# GWALARN

MEVEN MORDIERN

# ISTOR AR BED

PEMPVET LEVRENN

NEVEZ-VAREVEZ
AR MAEN
E-MAEZ EUROPA

POBLOU WARLERC'HIET AR BED
BETEK HOLLVEDVELIEREZ AR OUENN WENN

(XIX-VET KANTVED GOUDE H. S.)

II

101-102
EBREL-MAE
1937

Oberou Meven Mordiern
e gwerz e ti « Gwalarn »

ISTOR AR BED :

| | |
|---|---|
| Levrenn I | 14 lur |
| Levrenn II | 10 lur |
| Levrenn III | 8 lur |
| Stagadenn d'al levrenn III | 4 lur |
| Levrenn IV | 8 lur |

PREDERIADENNOU DIWAR-BENN
AR YEZOU HAG AR BREZONEG

6 levrenn ; pep levrenn .......... 4 lur
(an diou levrenn genta a zo diviet)

MEVEN MORDIERN

# ISTOR AR BED

PEMPVET LEVRENN

## NEVEZ-VAREVEZ
## AR MAEN
## E-MAEZ EUROPA

POBLOU WARLERC'HIET AR BED
BETEK HOLLVEDVELIEREZ AR OUENN WENN

(XIX-VET KANTVED GOUDE H. S.)

II

TAOLENN





# Siberia

Gant he hir c'hoañvou yen-skourn, he hañvou berr, he foblañs rouez-meurbet, emañ bremañ Siberia ar vro eus Azia an disheñvela diouz an Indez (1). Amzer a zo bet koulskoude, e-pad ar pleistoken, m'edo frankoc'h ar beva enni eget hizio, gant klouaroc'h e oa ar goañvou, gleborekoc'h temz an aer, ledanoc'h tachennad ar c'hoadou, ha paotoc'h ar gouennou loened gouez. Ma lusk mui-ouz-mui hizio kalz a ouizieien da rei da Siberia, en o adsavaduriou diwar varteze eus ragistor mab-den, ar roll a zo bet hini ar Pamir e goulakaduriou gouizieien ar c'hantved diweza : eno e vije bet kavell mab-den, ha kenta annezlec'h ar ouenn wenn (2). Mat eo chom amgredik c'hoaz, pa

(1) 6.750 kilometrad eo hed Siberia, eus aradennad venez Oural er c'hornog betek ribl striz-mor Behring er reter ; 3.200 kilometrad he led eus penntir Tcheliouskin en hanternoz betek menez Tarbagataï er c'hreisteiz ; 12.500.000 kilometrad-karrez he gorread, da lavarout eo 2.489.514 kilometrad-karrez muioc'h eget Europa (ar bevarzekvedenn eo eus gorread an douarou divoret). Ha beza Siberia 23 gwech brasoc'h eget Galia tost-da-vat, a-vec'h m'eo he foblañs trec'h da hini Vreiz, pa n'eus o veva enni nemet 4.315.000 a dud. Ha c'hoaz, war an nivermañ, n'eus nemet 600.000 a dud a gement a ve diwar gouennou koz ar vro. Ar re-all a zo Rusianed nevez-deuet da anneza enni.

(2) Ar Pamir (turkek eo an ano-se), anvet gant an iranegerien *Bam-i-Dounia* « Leurdôenn ar Bed », a zo eun uhelennveur, d'ezi 100.000 kilometrad-karrez a c'horread, hag o sevel da 4.000 ha 4.500 metrad a-us da c'horre ar mor. D'eun hevelep uhelder, emañ ar yenion eus ar c'hrisa, ar c'hlasvez eus an

n'eus amañ nemet eun huñvreadenn nevez o kemma lec'h gant eun huñvreadenn goz : n'eus betek-hen kavadenn ebet a gement a rofe diazez kadarn d'ar goulakadur-se.

Er sell eus ar c'hlasvez, e ranker digemma e Siberia etre teir riblennad-douar oc'h en em astenn keñver-ha-keñver a gornog da reter : 1° riblennad ar geotegi pe *steppennou*, er c'hreisteiz ; 2° riblennad ar c'hoadou, en hanternoz da riblennad ar geotegi (3) ; 3° riblennad an touskanegi pe *toundrennou*, o tisranna riblennad ar c'hoadou diouz aod Mor Skournek an Hanternoz.

E-keñver ar yezou komzet gant henvroïz, ez eus da ziforc'ha al lodenn eus Siberia en em astenn en tu kornok da stêr Yeniseï diouz al lodenn anezi en em astenn en tu reter d'ar stêr-se. En tu-mañ d'ar Yeniseï, e kaver poblou o komz yezou finnek kar d'ar yezou komzet gant Finned Rusia ha Finlandia. En

distera, al loened gouez eus ar rouesa. E-pad an darn-vuia eus ar bloaz, emañ peurc'holôet ar Pamir gant eun trouc'had teo a erc'h, ha skubet e vez dalc'hmat gant barradou avel foll ha korventennadou-erc'h. Hogos didud eo e-pad ar goañv, ha n'eo ket souez. N'eus nemet laeron ha muntrerien o tec'hout rak ar c'hastiz dleet d'o zorfedou hag a bleg da ziwaska ar vuhez reuzeudik a rener eno e-pad hanterenn du ar bloavez. Ar Pamir lakaet da gavell da hil Adam eo unan eus ar brasa sotoniou bet troadet gant ar rummad gouizieien a labour diwar levriou nemetken, serret-klos ebarz kambrou-studi ha levraouegou, hep teurvezout mont da bell evit gwelout drezo o-unan broiou ha tud. Lenn G. Bonvalot, *Du Caucase aux Indes à travers le Pamir*, 1889, pp. 257-387 ; G. Capus, *Le Toit du monde (Pamir)*, 1890.

(3) Graet e vez *taïga* eus koad-meur Siberia gant an douaroniourien europat. Eur ger turkek n'eo ken, o talvezout « koad ». Léon Cahun, *Introduction à l'Histoire de l'Asie : Turcs et Mongols, des origines à 1405*, 1896, p. 15.



tu-hont d'ar stêr en eneb, ez a ar finnegerien war rouesaat ha war steuzia. Ergerzet e vez ar vro gant tud o komz, darn anezo yezou kar d'an turkeg, d'ar mongoleg ha d'ar mandchoueg, darn-all yezou digenseurt evel ar youkagireg, ar c'hamtchadaleg hag an tchouktchïeg.

E-keñver sevenadur, pobladou ar c'hoadou hag an toundrennou, dreist-holl ar re o chom e korn bis Siberia, a zo en em astennet en o zouez oadvez ar binviou maen, prenn, korn hag askourn betek donedigez Europiz en o bro, eun daou gantved a zo.

Gant ar reuzeudika tachadou war c'horre ar bed emañ ar c'hompezennou geuniek ha skournek a anver toundrennou, pa n'eo evit diwana enno, gant kriz eo an temz-amzer, nemet touskan ha ken karo-erc'h. An dud, rouez meurbet, a gaver a-skign amañ hag ahont en toundrennou, a zo anezo hemolc'herien ha pesketaerien, o vesa ouspenn aliës a-walc'h bagadou kirvi-erc'h (4). Rannet ez int etre meur a boblig : Laponed, 28.000 a dud o komz peder rannyez, ar re-mañ o chom e-maez Siberia, en tu-mañ da aradennad venez Oural, en toundrennou a zo dindan korn hanternosa Europa ; ar Samoyeded, 18.000 a dud, pemp rannyez vras, daou-ugent rannyez vihan : ar Youkagired, 1.500 a dud ; an Dchouktchïed, 12.000 a dud ; an Eskimoed aziat (*You-It* pe *Namallo*), 1.500 a dud, peder rannyez. Nemet an Eskimoed, a zo enket

(4) Eur mat a daolennadur eus bro an toundrennou hag eus an doare-beva rediet ganti d'an dud deuet d'ober o annez enni a vezo kavet e levr E. Demolins, *Comment la route crée le type social*, I. pp. 111-30. Lenn ouspenn : P. de Rousiers, *Les populations circumpolaires*, war *Science sociale*, gwengolo ha here 1888 ; A. Byhan : *Die Polarvoelker*, Leipzig, 1909 (levrenn 63 eus an dastumad *Wissenschaft und Bildung*).

bremañ e penn pella ledenez Behring, ne ziskouez ket an darn-vuia eus an dud oc'h ober ar pobladou-se beza er vro a bell-zo, pa zalc'hont koun peurliesa eus o donedigez eus ar c'hreisteiz. Ar pep brasa eus ar vro dalc'het bremañ gant an Dchouktchïed a zo bet aloubet ganto digant an Eskimoed (5). E lodenn gornok Norz-Siberia, ar Samoyeded, hag e-maez Siberia, en tu-mañ d'an Oural, al Laponed, a vije deuet eus traonienn ar Yeniseï uhela, argaset ac'hano, war-dro an trede kantved kent H.S., gant an Oïgoured, pobl durkek (6).

E riblennad ar c'hoadou, e kaver, en eur vont a gornog da reter, Samoyeded ar c'hoadou, hag, izeloc'h egeto, da genta an Ostiaked (19.000 a dud, seiz rannyez) hag ar Vogouled (9.500 a dud, seiz rannyez) a zo finnegerien evel ar Samoyeded, ha goude-se, poblouïgou turkek pe gentoc'h turkekaet a vez graet anezo e gaou gant ar Rusianed Tatared ar c'hoadou (7). En tu-hont d'ar Yeniseï, e kaver ar Yakouted (200.000 a dud) a zo turkegerien ivez, an Dongouzed (50.000 a dud) o komz eur yez kar-nes d'ar mandchoueg ha kar a-bell d'ar mongoleg, hag, er

(5) Demolins, *op. cit.* p. 113, o venegi Nordenskiold ha Wrangell, *Voyage de la Véga autour de l'Asie et de l'Europe*, I, p. 396 (troïdigez c'hallek, 1883) ; W. Matiouchkine ha Kosmine, *Le Nord de la Sibérie : voyage parmi les peuplades de la Russie asiatique et dans la Mer Glaciale*, I, p. 52. Keñveria an Doktor G. Montandon, war *Anthr.* 1926, p. 535, danevell ha notenn ; Waldemar Bogoras, *Early Migrations of the Eskimo between Asia and America* (Goeteborg Museum), Kendalc'h etrevrôadel an amerikanourien, Renta-kont ar c'henta dalc'h war-nugent bet e Goeteborg er bloaz 1924, pp. 216-35.

(6) Haddon-Van Gennep, pp. 176-7.

(7) Ne zere ket outo an ano a Datared, pa 'z eo gwir e oa ar re-mañ eur bobl a vongolegerien.



C'hamtchatka, ar Goriaked hag ar Gamtchadaled (4.250 a dud), ar re-mañ d'ezo eur yez digerentiez a-grenn. Poblouïgou ar c'hoadou, evel re an tound-rennou, a zo anezo ivez hemolc'herien ha pesketaerien, ha, darn anezo mesaerien girvi-erc'h. Gant daou eus ar meuriadou turkekaet eus ar c'hoadou (*Karagas* ha *Todjintsi*) end-eeun ez eo bet orinet ar gwella doare karo-erc'h doñv (8). Marc'hadourien a zo ouspenn eus ar Yakouted, hag o ampartiz er c'henwerz he deus talvezet d'ezo al les-ano a « Yuzevien Siberia ». An Dongouzed (pe *Toungouzed*), ma teu diouto o ano d'an teir adstêr a zehou d'ar Yeniseï, an Toungouska izel, krenn hag uhel, a ranner dre vras etre Toungouzed *Lamout* « arvoriat » o chom war aod mor Oc'hotsk betek korn gwalarn ledenez ar C'hamtchatka, Tongouzed *Orotchon* « hemolc'herien kirvi-erc'h » (9), Tongouzed *Olenniye* (10) « o kaout kirvi-erc'h », hag all.

Amañ ivez, e riblennad ar c'hoadou, ez eus bet nevez-zo treuzlec'hiadennou er boblañs. An Dchouktchïed a zo bet argaset eus lodenn hanternosa riblennad ar c'hoadou hag aloubet eo bet o glad gant meuriadou Youkagired, Yakouted ha Tongouzed. Ar Youkagired d'o zro o deus ranket argila e meur a lec'h rak ar Yakouted hag an Dongouzed. Hag an Dongouzed int-i ivez o deus kollet tachenn rak ar Yakouted (11). Andon ar Yakouted-se a zo e turkegerien deuet eus kreisteiz Siberia en XIII[vet] kantved goude

(8) *Anthr.* 1927, p. 195.

(9) *Orotchon* a vez graet eus an Dongouzed holl gwitibunan gant ar Vongoled, *oro* o talvezout « karo-erc'h » e mongoleg.

(10) Rusianek an ano-mañ.

(11) E. Demolins, *op. cit.* p. 113.

H.S. En em astenn o deus graet a bep tu, er c'hoadou ha betek en toundrennou, diwar goust henvroïz, gwech dre o argas, gwech dre o hevelebekaat outo. Ken heñvel-zremmek ouz an Dongouzed eo eur c'halz eus ar Yakouted-vremañ, ken ez eus gwir abeg da lavarout ne dint nemet diskennidi Tongouzed yakoutekaet (12).

Riblennad ar steppennou a zo dalc'het gant pobladou marc'hegerien o komz, darn anezo an turkeg, darn all ar mongoleg, hag o piaoua buoc'hed, kezekenned, deñved ha kañvaled. Poblou dam-sevenaet eo ar re-mañ, niverusoc'h ha galloudekoc'h eget poblouïgou ar c'hoadou, n'eo kalz anezo tra ken nemet gouezidi (13). Ar vro ma 'z eo en em stummet ar brôadeleziou a gaver bremañ a-led e steppennou Siberia a hañval beza meneziou há steppennou Mongolia, ha steppennou Mandchouria. O astennidigez war steppennou ar C'hornog a zo eun darvoud o tenna d'an istorvez, ha da Grenn-amzervez an istorvez kentoc'h eget d'an hen-amzervez anezañ. Penna poblou ar geotegi, e Siberia, eo Bouriated Lenn Vaïkal (300.000 anezo, o komz mongoleg), ha Kirgized *Kaïsak* pe Kazak-Kirgized ar steppennou etre stêr Irtich hag ar Mor Kaspian.

Evel ma weler diouz an damskeud-se eus istor nevesa

(12) I Maïnov, *Iakouty, po materialam N.L. Gekkera*, war *Rousski Antropologhitcheski Journal*, Levrenn III, 1902, feskennad 4, pp. 35-60. Levriou all diwar o fenn a zo meneget gant Deniker, p. 436, notenn 3 ; Haddon-Van Gennep, p. 313.

(13) V. V. Bounak, *Zadatchi izoutchenia vymyraiouchtchikh narodnostieï, v tchastnosti etno i antropologhitcheskovo*, war *Rousski antropologhitcheski Journal*, 1926, Levrenn 14, nivezennou 3-4, pp. 88-90 ; B.A. Kouftin, *Spisok naïboleie malotchislennykh narodov S.S.S.R.*, ibidem, pp. 91-3 ; *Anthr.* 1927, pp. 194-5.



poblañs Siberia, gwall-luziet e tle beza hen-istor ha ragistor ar-vro-se. Bez' hon eus amañ eur vro ec'hondivent, tudet eus ar rouesa, ha, dre-se, digor d'an holl. N'eo ket trei lec'h hepken o deus graet alïes ar pobladou enni. Trei yez ha doare-beva o deus graet alïes ivez. Turked ar c'hoadou a zo anezo diskennidi meuriadou ha na oa ket turkek o yez da genta : meuriadou ar Yeniseï, da skouer, a zo anezo gourvibien Samoyeded turkekaet. Skouer ar Gamassïed, ha hi nevez-c'hoarvezet, a ziskouez d'eomp eur boblig o trei yez a-benn diou wech en eur ober hanterkant vloaz. Er bloaz 1840 eo e krogas ar Gamassïed da zilezel o yez, ar samoyedeg (eur yez finnek) evit komz an turkeg. Er bloaz 1860 e oa ankounac'haet a-grenn ganto o yez koz, nemet er bloaz 1890 edont o tiskregi diouz an turkeg evit komz rusianeg (14).

En tu-hont d'ar Yeniseï, an darn-vuia eus ar Youkagired o deus ankounac'haet o yez evit komz, darn anezo an tongouzeg, darn all ar yakouteg. En eneb, kemeret eo bet ar youkagireg da yez gant eur meuriad Tongouzed (15).

Er steppennou, ar Girgized, a oa o chom etre stêriou Ob ha Yeniseï kerkent hag ar c'henta kantved kent H.S., n'oa ket anezo neuze turkegerien, war a lennomp en hen-skridou sinaek a zo (16).

Kel lïes-all, a hañval, e voe ar c'hemmadennou en doare-beva. E reter Siberia, ec'h anavezer meuriadou a oa anezo, n'eus ket gwall-bell, kantreerien o vesa kirvi-erc'h war ar meneziou. Kollet ganto o c'hirvi-

(14) J. Deny, war Meillet ha Cohen, *Langues du Monde*, p. 187.

(15) Deniker, p. 431.

(16) J. Deny, *op. cit.* p. 187.

erc'h, e tiskennjont eus ar meneziou er steppennou, hag i hag en em lakaat neuze da ober gant kezeg. Kollet adarre o c'hezeg ganto, e kemerjont eun trede bividigez, hag ez ejont da hemolc'herien ha da besketaerien (17).

Ker stank ha ker bras-all an treuzkemmadennou a zo bet gwechall, moarvat, e poblañs Siberia. Mar degemerer da wir ez eo ar Samoyeded hag al Laponed-vremañ diwar tec'hidi eus ar bobl a oa o chom e traonienn ar Yeniseï uhela er c'henta milved kent H.S. (18), neuze e tleer anzav o deus ranket an dec'hidi-se diskenn diwar ar bazennad-sevenadur uhel a-walc'h a oa bet tizet gant Yeniseïz koz, pa anaveze ar re-mañ, er mare ma voent argadet gant an Durked (war-dro an trede kantved kent H.S.), ar c'hounidegez-douar, an aour, an arc'hant, ar c'houevr hag an arem. Harluet e penn pella kevrenn gevannezus ar bed, trouc'het-krenn pep darempred etrezo ha broiou sevenaet ar c'hreisteiz, ret d'ezo en em zibab dindan eun temzamzer eus ar c'hrisa, e-touez toundrennou ha koadou bras an Hanternoz, n'oant ken evit kenderc'hel gant al labour-douar ha gant boaz ar metalou, hag e voent rediet da zistrei d'ar binviou maen, prenn, korn hag askourn.

Stummadou-korf Siberiz-vremañ a ziskouez anat ez int gaoliet diwar veur a ouenn. Al Laponed hag ar Samoyeded, evito da gomz yezou finnek, a ziforc'h e meur a geñver an eil re diouz ar re all, ha disheñvel a-grenn ez int diouz finnegerien Rusia ha Finlandia. Al Laponed a zo krennbennek o c'hlopenn (arouezia-

(17) Chimkievitch, *Chez les Bouriates de l'Amour* (beaj graet e 1893), war *Tour du Monde*, 1897, II, p. 610.
(18) Haddon-Van Gennep, p. 177.



dur-penn : eus 83 betek 85,6), berr ha ledan o eneb, ledan hag alïes gwinteiz o fri, gell-du pe zu o bleo, gell o tenna war ar melen o c'hroc'hen, bihan ha torgosek o c'horf (ment : 1 m. 52). Bez' emañ anezo ar vihana hag hogos ar grennbenneka eus an holl boblou o veva bremañ en Europa. O daoulagad a zo a-wechou a-veskell en o fenn, ha d'ezo ar c'hriz-se eus kroc'hen uhela al lagad a raer anezañ krizenn toullig-an-daerou pe grizenn vongolek (19). Eun tammig brasoc'h eget al Laponed eo ar Samoyeded, ha hiroc'h eo o dremm ; o daoulagad, evito da veza striz hag a-veskell, n'eus ket outo a griz vongolek. Nebeut a varo o deus, pe varo ebet, evel al Laponed. Du-pod, lintrus ha garo eo o bleo. An Ostiaked (Ostiaked an Obi) hag ar Vogouled (re an Hanternoz) a zo berroc'h o eneb eget hini ar Samoyeded, ha n'eo ket ker balirek a-galz o daou askourn-jod ha re ar Samoyeded. Dibaot-kenañ en o zouez kriz mongolek al lagad. Pennet-etre ez int (arouezïadur-penn : eus 78,3 da 80,8), friet-etre ha bleo gell.

Disheñvel en-holl-d'an-holl diouz ar poblou-se eo dremmadur ha stummadou-korf ar finnegerien o chom en o amezegiez, en tu-mañ d'an Oural. Ar Zirïened, da skouer (258.000 anezo, dek rannyez), o chom e gouarnamantou Arc'hanjelsk ha Vologda, a zo d'ezo peurliesa bleo melen-gwenn, melen-aour pe azvelen. Ar Bermiaked hag ar Votiaked (420.000 anezo, seiz rannyez), e gouarnamantou Perm ha Viatka, a zo paotkenañ en o zouez an dud bleo melen, ha, dreist-holl, bleo ruz ha ruz-tan (*fiery red*, gouez d'ar Saozon). E

(19) Kavet eo ar grizenn-se gant rummadou gwenngroc'heneien ha Morianed-zo. Hi eo a bouez da rei da zremmadur ar rummadou-se ar pez a anver ar stumm mongolheñvel.

nep pobl en Europa ne vez ker paot a dud bleo ruztan hag e-mesk ar Votiaked (20). Ziriened, Permiaked, Votiaked, ha, dre vras, an holl Finned o chom e Rusia, e Finlandia hag en Estonia, a zo stank-meurbet en o metou ar bleo gell-kistin, azvelen, melen, melengwenn, melen-aour ha ruz. O daoulagad, striz awalc'h, a zo glas, louet-gwer pe c'hell-kistin o liou. Gwenn eo o c'hroc'hen, hag alïes-kaer (gant ar bleo ruz dreist-holl) brizennet-stank. Eeun o fri peurliesa, o vont eus al ledanfriegez betek ar voanfriegez. Krennbenneien int, o luska war an hirbennegez alïes. Hep beza peurvuia mentet-uhel ha frammet-kreñv, bra-zoc'h ha kreñvoc'h ez int koulskoude eget al Laponed hag ar Samoyeded (21).

En tu-hont d'an Oural, ar finnegerien pe an diskennidi turkekaet eus ar finnegerien, annezet ganto bro ar Yeniseï, a hañval beza, evit an darnvuia, diwar ar bobl goz *Touba*. Meneg a gaver eus ar bobl-se, en hen-skridou sinaek, war an ano a *Tou-po*, kent ar VII[vet] kantved goude H.S. Edo an Doubaed o chom e traonienn ar Yeniseï uhela, e menez Altaï, hag e Gwalarn Mongolia. An hen-veuriadou anezo, Matored, Arined, Kotted, Assaned, hag all, a zo aet o yez da get, hag, a-unan gant o yez, o anoiou brôadel (22). O neuz-ouenn avat, darn eus o giziou, ha hiniennou eus geriou o yez o deus treuzvevet e-touez turkegerien koadou Siberia : Tatared an Abakan (Katchined, Koïbaled, Sagaïed, Kiziled), Tatared menez Altaï, an Datared *Tchoulim*, e-touez ar re-mañ Tatared ar C'hoadou-Du (*Tchernovyie Tatary* e rusianeg) anvet *Touba* gant o amezeien. Soyoted pe Soyoned (*Ourian-c'haï*) Gwalarn Mongolia, en em anv o-unan *Touba*, a ziskouez beza diskennidi eus an hen-Oïgoured, brôad turkek, hironaet stank gant Yeniseïz, ha damvongolekaet etro ar XVII[vet] kantved.

Eur boblad hironed eo an Doubaed dre vras, stummadou d'ezo o vont eus an neuz-ouenn vongolek-rik betek an neuz-ouenn europek splanna. Ar meuriadou diouto o sevel kirvi-erc'h a zo peurliesa an europeka anezo dre o dremmadur hag an disheñvela diouz ar Vongoled (23). Krennbenneien blaengernek a zo anezo (aroueziadur-penn : eus 83 betek 85,6), friet-etre (aroueziadur-fri : eus 76,3 betek 78,1) ha berr-ventek (1 m. 53). Tatared ar C'hoadou-Du a zo tud pennetetre ha mentet-etre. Emaint o tiskregi diouz ar stad a hemolc'herien, a oa o hini betek-hen, da vont da c'hounideien-douar diampart : arat a reont gant ar bigell a dalveze d'ezo n'eus ket pell da zizouara ar gwriziennou gouez magus, ha medi a reont o eostou gant o c'hontell-hemolc'h (24).

Ostiaked ar Yeniseï, o chom war ribl ar Yeniseï izela, etre an Dongouska veinek hag an Dongouska-Izel, keit ha Tourouc'hansk, a zo krennbenneien blaengernek, bleo du d'ezo, evel Yeniseïz all (25).

(20) Dr. J. Beddoe, *The Anthropoglacial History of Europe* (Rhind lectures for 1891), Paisley, 1893, p. 42 ; Dr. P. Topinard, *L'Anthropologie*, mouladur nevez, *Sine anno*, pp. 479-81.

(21) E-touez Finned Estonia ha Kornog Rusia, ez eus, evelato, tud mentet-dreist. An ano *Tchoud*, lakaet gant ar Slaved d'ar Finned, a dalv « ramz », W.Z. Ripley, *The Races of Europe*, p. 361.

(22) Ar re ziweza eus an Arined a zo bet gwelet er bloaz 1753 gant Mueller ha Gmelin. E 1855, Castren n'eo bet evit kavout nemet pemp den o komz yez ar Gotted, Deniker, p. 429, notenn.

(23) Haddon-Van Gennep, p. 177.

(24) Deniker, pp. 429-30.

(25) Haddon-Van Gennep, p. 177.

An tennusa da sellou an denoniourien, e kevrenn Siberia oc'h en em astenn, diouz ar reter, etre stêr Yeniseï ha ribl striz-mor Behring, eo dre m'eo bet mammvro pe dremenlec'h ar gouennou-tud a zo aet da bobla Amerika. Hag, evit gwir, e kaver bremañ c'hoaz, amañ hag ahont, e-touez Siberiz ar Reter, tud kenneuz d'an Indianed (26). Gwall-zistank ez int avat. Diskouez e reont beza treuzvevaduriou nemetken eus eur boblañs kosoc'h aet da get, p'emaint hizio evel beuzet e-touez tud neuziet-disheñvel diouto. Unan a zaou : 1° pe adnevezet eo bet hogos en he fez poblañs Siberia dre enbrôadennou a-ziavaez-bro abaoe an amzer ma 'z eo aet ac'hano Amerindiz da chom en Amerika ; 2° pe, d'ar mare gwall-bell m'o deus ar remañ kuitaet Siberia, n'oa ket bet gwisket c'hoaz gant an dud o chom enni an dremmadur hag ar stummadou-korf a gaver ganto bremañ (27).

E poblañs Reter Siberia, e tegouezfe ar renk kenta d'ar strollad poblouïgou a raer anezo *hen-siberiat*, dre ma kreder ez int dilerc'hiadou eus hena annezidi Siberia anavezet ganeomp. Ar poblouïgou-se, Tchouktchïed, Koriaked (7.500 a dud), Kamtchadaled ha Youkagired (28) en em gav hizio enket holl e korn bis ar vro gant aloubadennou ar Yakouted hag an Dongouzed. Denoniourien-zo a ra *hen-aziat* eus ar poblouïgou-se, o staga outo Aïnoued enezennou Yezo ha Sac'halin, evit d'ar re-mañ beza gwenngroc'heneien barvet-mat, blevek-stank o c'horf hag o izili, ha dre-se disheñvel a-grenn diouz hen-Siberiz. Bezet a vezo, n'eus eus an holl boblou-se nemet poblouïgou dister : 12.000 a dud hepken gant an niverusa anezo, an Dchouktchïed (29).

Ha d'ezo beza bihan o niver, unneuz n'eo ket hen-Siberiz. Disheñvel ez int diouz ar Vongolheñveled dre al lusk a zo enno davet an hirbennegez : eus 85,6 gant an Dchouktchïed, e tiskenn an aroueziadur-penn betek 78,3 gant ar Gamtchadaled, ar Goriaked hag ar Youkagired. Paot ar blaengernegez en o zouez. Gell-arvelen liou o c'hen. Bihan o ment (etre 1 m. 54 hag 1 m. 62) (30). En o metou, e-touez an Dchouktchïed dreist-holl, n'emañ ket dibaot gant ar wazed friou bras, stummet-mat, begererheñvel a-wechou zoken, daoulagad eeun, bleo gwagennek, du al liou anezo war aod ar Mor Skournek, gell-du ha zoken gell-splann war aod ar Mor Habask. Rouez ar blevennou war an dremm, ha stank evelato ar barvou (31). Liou an arem

(26) Dremmou heñvel-beo ouz dremmou Indianed Amerika a zo bet merzet gant an Doktor Hrdlicka keit ha glannou ar Yeniseï er C'hornog, S. Reinach, war *Rev. archéol.* 1922, II. p. 203.

(27) War ar poent-se, lenn ar pez a lavar an Doktor G. Montandon, war *Anthr.* 1929, pp. 118-9, ha sellout ouz ar gartenn p. 120.

(28) Darn eus giziou ar Youkagired (reizadur-kerentia, danevellerez-dre-skeudennou, hag all) hag o armou a hañvalje lakaat nested etrezo hag Indianed-zo a Norz-Amerika. Nemet gwall-fazïus e vez alïes ar seurt heñvelderiou (lenn war ar poent-se eveziadenn boellek Frederik Whymper, *Voyages et Aventures dans l'Alaska*, troïdigez c'hallek gant E. Jonveaux, 1871, pp. 344-5). Dre o stummadou-korf emañ ar Youkagired heñvel ouz an Dongouzed arvoriat, Deniker, p. 432.

(29) Niverusoc'h eo an Aïnoued : 18.000 den. B.A. Kouftin, *Spisok naïboleie malotchislennykh narodov S.S.S.R.*, mouladur distag, diwar *Rousski antropologhitcheski Journal*, 1926 ; *Anthr.* 1927, pp. 194-5.

(30) Bez' ez eus koulskoude, e touez an Dchouktchïed, gwazed mentet-uhel ha kreñv-dispar, hervez Frederik Whymper, *op. cit.* p. 346.

(31) Haddon-Van Gennep, o venegi G. Montandon, pp. 299-300.

a zo gant an dremm, pe liviou-all o vont eus ar ruz pri-poaz d'ar ruz-gwad (32). E-mesk an Dchouktchïed, an dremmadur mongolek a zo stankoc'h gant ar merc'hed eget gant ar baotred (33).

An Dongouzed, o chom er c'hreisteiz da hen-Siberiz betek harzou Mandchouria, a zo disheñvel o neuz hervez al lec'hiou. Tongouzed an Hanternoz (ar re a zo o veva war glannou stêriou Kolima hag Anadir) a zo heñvel ouz hen-Siberiz. Tongouzed ar C'hornog ouz Yeniseïz. Ar re-all a zo ganto an dremmadur mongolek divilaet alïes da heul paraduriou gant hen-Siberiz, moarvat. Ar C'hiliaked (4.500 den), o chom e rann hanternoz enez Sac'halin hag en eur c'horn eus an douar-bras en hanternoz da stêr Amour, a zo d'ezo eur yez disheñvel diouz an tongouzeg (34). Dre o neuz e tiskouezont beza Tongouzed hironaet a Aïnoued (35).

Ar pobladou o veva war steppennou Siberia, an durkegerien evel ar vongolegerien anezo, a zo ker kemmesket o gouenn ha pobladou ar c'hoadou hag an

(32) Id. p. 300.

(33) Pouezusa labour da lenn diwar-benn gouennoniez hen-Siberiz eo hini G. Montandon, *La Craniologie paléo-sibérienne : Néolithiques, Mongoloïdes, Tchouktchi, Eskimo, Aléoutes, Kamtchadales, Aïnou, Ghiliak, Négroïdes du Nord*, war *Anthr.* 1926, pp. 209-96. N'anavezomp al labour-se nemet dre ar meneg graet anezañ gant Haddon-Van Gennep, p. 313. Lenn ouspenn : Stanislaw Klimek, *Studja nad kranjologja Azji polnocnej, srodkowej i wschodniej*. Lwow, 1928 (diwar *Kosmos*, kelaouenn embannet gant Kevredad poloniat an Naturourien « Kopernik », 1927, Levrenn 52, fesk. 3-4, pp. 665-758) ; *O czaskach paleoazjatyckich i eskimoskich : analiza statystyczna materjalow G. Montandona*, idem, pp. 759-81 ; *Anthr.* 1928, pp. 412-3.

(34) S. Elisseev, *Langues hyperboréennes*, war Meillet ha Cohen, pp. 269-72.

(35) Deniker, p. 434.



toundrennou. Krennbenneien pe dud pennet-etre a zo anezo peurvuia, ha paot en o metou an dremmadur mongolek. Nemet dremmaduriou-all a weler ivez : eun dremmadur heñvel ouz hini ar ouenn wenn grennbennek euraziat, hag, e meuriadou-zo a Girgized, roudou gwall-zister a c'hlaslagadeien bleo melen (36).

Diouz al lusk d'an hirbennegez gant hen-Siberiz, e tamgreder edo, e-pad ar ragistorvez, hirbennek en he fez poblañs ar vro vras-se. Re rouez avat ar c'havadennou betek-hen da rei diazez kadarn d'ar goulakadur-se. Klopennou koz, hirbennek holl, kavadennet e bro ar Samoyeded, a ro testeni ez eo bet ergerzet, ha marteze ivez annezet, ar vro-se kent o donedigez gant tud a ouenn disheñvel diouto. Hirbennek eo ivez darn eus ar c'hlopennou daskoret gant beziou koz traonienn uhela ar Yeniseï. Ar masklou-kañv e plastr dizolôet gant Adrianof en hevelep rannvro a zo europek kentoc'h eget aziek o dremmadur (37). Diou glopenn hirbennek diveziet e Kiac'hta (Treuzbaikalia), unan anezo a-ser gant eur gaoter skuthek, a zo kenneuz d'ar c'hlopennou dizolôet e kourganou kreisteiz Rusia. Da oadvez ar metalou (kenta milved kent H.S.) e tenn an diou glopenn-se, ha neket da nevez-varevez ar maen. Testenia a reont he deus kaset d'ar mare gouenn bleo

(36) I.I. Chendrikovski *Materialy, k antropologhii Bouriat (Selenghintsev)*, Sankt-Peterburg, 1894 ; M. T. Porotov, *K antropologhii Bouriat : Bouriat-Alartsy*, Sankt-Peterburg, 1895 ; J.D. Talko-Hryncewicz, *K antropologhii Zabaïkalia i Mongolia*, war *Rousski antropologhitcheski Journal*, trede bloaziad, feskennad 2, pp. 34-67 ; L. V. Ochanin, *Materialy po antropologhii Sredniei Azii : Kirghizy ioujnovo pobierejia Issyk-Koulia*, Tachkent, 1927, Hag all. Keñveria G. Montandon, war *Anthr.* 1927, pp. 338-9.

(37) Deniker, p. 424.

melen hanternoz Europa divrôerien keit-se war-du ar reter (38).

Daoust d'ar furchadennou ha d'ar c'havadennou graet betek-hen, emañ c'hoaz eta da sevel en he fez hen-ouennoniez Siberia. Kemend-all a heller lavarout eus an hendraouriez anezi. Ehanlec'h ragistorek Aphontova-Gora, e-kichen Krasnoïarsk, en tu diouz an hanternoz da venez Altaï, furchet gant Savenkov, De Baye ha Volkov, a spisa da vihana al lerc'h-ouz-lerc'h eus oadveziou ar maen e Siberia. Lec'hiet eo e savenn-derez uhela ar Yeniseï, 15 pe 18 metrad a-us d'ar stêr. Gwelead grouan ar savenn-se, gounezet gant ar Rusianed evel kailhos da arc'hena treuzellennou an hent-houarn treuzsiberiat, en em gav a-led warnañ eur gwiskad lec'hid pe *leus*, ennañ kalz a relegou diwar loened pleistokenel : olifanted hirvlevek, frikorneged fri-speurennek, hag all. Ar binviou maen, korn, askourn hag olifant eus hen-varevez ar maen a vez kavet a-niver-bras e traoñ ar gwiskad leus, a-stok gant ar grouan. An traezou oberiet eus nevez-varevez ar maen en eneb a gejer ganto er gwiskad douar-arat m'eo golôet gantañ al leus.

Merzet eo bet gant Savenkov, war rec'hel Kornog Siberia, engravaduriou ha livaduriou, dispis an oad anezo, o tegas da goun engravaduriou ha livaduriou an oadvez magdalenel e Kornog Europa. Ergerzadennou hen-oadvezidi ar maen e Siberia a zo en em

(38) Kavet ez int bet gant Mostitz ha taolennet gant Talko-Hryncewiez. A.P. Mostitz, *Arkheologhitcheskia nakhodki v okrestnostiakh slobody Oust-Kiakhty*, Irkoutsk, 1895 ; J.D. Talko-Hryncewicz, *O tchelovietcheskikh kostiakh naïdionnykh v okrestnostiakh slobody Oust-Kiakhty*, Irkoutsk, 1895 ; *Anthr.* 1896, pp. 80-2.



astennet betek lodennou hanternosa ar vro, pa gaver en douaregi war ribl stêr Lena broudou birou e maen-tan ha binviou dent-olifant diwar olifant hirvlevek o tenna da zibenn an oadvez-se.

E gouarnamant Irkoutsk, Vitkovsky en deus furchet beziou, eus kevrenn genta nevez-varevez ar maen, kement ha ma heller meiza diouz an arrebeuri anezo, hag enno relegou-tud livet e ruz (39).

Kreisteiz Siberia, steppennou ar Girgized, hag ivez hanternoz ha gwalarn Mongolia a zo golôet a groummlec'hiou (*Kereksour*), a vein-sounn (*Kichatchilo*), a grugellou-kañv, a veziou a bep doare. Ar re anezo a zo bet furchet gant Radloff, Potanin ha Klements o deus daskoret traezou oberiet e prenn, en askourn, e kouevr, en arem, en houarn. Hogen diwar dourn poblou eus an istorvez ez eo diarvar-anat kalz eus ar savaduriou-se (40).

Gwirheñvel, evel ma lavar Jakez de Morgan (41), e voe manet didud e-pad an darnvuia eus ar ragistorvez steppennou kreisteiz Siberia (42). Moal, digoad a-grenn (43), pallennet a leton hepken (44), hogos

(39) Boule, *op. cit.* pp. 358-60.

(40) Deniker, p. 424.

(41) War *Anthr.* 1924, pp. 50-1 (*Le Monde oriental avant l'Histoire*).

(42) Riblennad ar steppennou en em astenn, er-maez eus Azia, a-dreuz da greisteiz Rusia keit ha glannou an Dniester izela er c'hornog.

(43) Er steppennou traezek (*Koum*), e tiwan ar *saksaoul*, brousgwez pevar metrad uhelder, ker kalet ar prenn anezo ma vez a-vec'h boulc'het gant ar vouc'hal, ha ker bresk war eun dro ma vez a-walc'h gant eun taol skôet a-veskell evit e derri.

(44) A leton er steppennou frouezusa. Bez' e kaver ivez uhelenn-wenn, uhelenn-c'houero, targon, lilieged (kignen, tulipez), hag all. Glasvez ar steppennou a zo diouz an danveziou oc'h

dieien ha dizour, digor d'ar gwel betek en dremmwel pella (45), digledour ha diwasked (46), da loened gouez warno nemet daoulammered herrus-skañv diziraezus

ober an douar enno, hag ivez diouz o lec'hiadur hag o uhelder a-us da c'horread ar mor. Bez' ez eus steppennou izel, hogos a-live gant gorre ar mor, steppennou izeloc'h zoken eget live ar Mor Bras (en hanternoz d'ar Mor Kaspian), ha steppennou uhel, d'ezo 1.000 metrad hag ouspenn a-us da c'horre ar mor (e Mongolia). Bez' ez eus steppennou priellek, ma ra o douar al leus bras aziat, anezañ eur pri melen splu, poultrennus pa vez sec'h, lec'hidus pa vez gleb, o vont ker kalet ha maen pa vez krazet gant an heol ha kalemarc'het gant tremenadeg an tropellou. Bez' ez eus steppennou traezek ervennet gant steudennadou traez o kantren gant an avel (*barkan* « ergerzerezed » a vez graet e turkeg eus an tuniennou fiñvus-se). Bez' ez eus steppennou holennek, steppennou grouanek ha steppennou melnek, o kaout pep rummad anezo gouennou-plant dioutañ e-unan. Kement doare steppenn a zo en deus e ano e yez turkek pe vongolek steppenniz-vremañ : *Tougaï* « ar strouezeg » e-lec'h ma vez saksaoul ; *Ialgin* « al lufrennaouüs », ar steppenn holennek, hogos diblant, skedus-holl d'an heol hag o ren enni an touellwel ; *Takir* « ar voalenn », ar steppenn pri rik, didreuzus d'an dour ha dic'hlasvez a-grenn ; *Otlag* « ar c'heoteg » ; *Tatir* « ar prad » ; *Eulnek* « ar flourenn vleuñvek » *Maïdan* « ar c'hlazenn » ; *Decht* « ar waremm » (an daou c'her-mañ o tont eus yez iranek steppenniz-wechall), L. Cahun, *op. cit.* pp. 10-29. Ar riblennad steppennou, difraostet a-vremañ hag aet da edeier, en em astenn e Bro-Rusia eus ar biz d'ar mervent, etre Kazan, Podolia ha glannou an Dniester, a zo ouz hec'h ober eul leurennad douar beo etre 0 m. 50 hag 1 m. 50 teoder (*tchernoziem* « douar-du » e rusianeg) savet diwar breinidigez vloaziek ar geot abaoe milvedou.

(45) Ac'hano an anoiou rôet da riblennad ar steppennou gant an Durked hag ar Vongoled : *Tcheul* « Er-maez », *Kip-tchak*, *Kobi* « ar Goullo, an Ec'honder », *Dala*, *Tala* « ar Gompezenn-Veur » e turkeg, *Dalaï*, *Talaï* « ar Mor » e mongoleg.

(46) An temz-amzer o ren er steppennou a zo eun temz-amzer douarbrazel, yen-skourn er goañv, tomm-grizias en hañv. En hañv, douar moal ar steppennou, gourlosket gant an heol, a sav a-wechou an tommder anezañ betek hanterkant ha triugent derez a-us d'an o-gwan. Er goañv, en eneb, n'eo ket dibaot e



da dud o vont war droad, dibourvez diouz an dafariou oberia armou ha binviou (47), ne oa ar c'hompezennou bras-divent-se evit pourchas da hemolc'herien kevrenn genta nevez-varevez ar maen nikun eus an traou a aesae d'ezo ar beva. Da gredi eo n'hellas mab-den dont da ober e annez enno nemet a-ziwar an deiz ma voe gantañ tropelladou loened doñv : biou, deñved ha kezeg. Neuze eo o c'hasas da beurvanou ar steppenn, o kavout diganto kement en devoa ezomm : o beuzel a yeas gantañ da c'hlaoued da ober tan, o c'hroc'hen hag o gloan da ober e wiskamant hag e di, o eskern da zanvez e armou hag e vinviou, o c'hig hag o laez da voued ha da zied.

Gant mesaerien saout ha deñved genidik eus ar broiou gwezek oc'h enbrôadi er steppennou etro dibenn nevez-varevez ar maen ha penn-kenta oadvez ar metalou eo eta e vije deuet d'ar rann-ved-se he foblañs kosa. Hag o veza ma 'z eo bet damesaet ar penna gouennou loened doñv gant gwenngroc'heneien e Kornog Azia hag en Europa, eo reiz meiza ez eo e poblañs ar broiou-se e kemeras hec'h andon gouenn

c'houzañver yenderiou a zaou-ugent, hanterkant ha triugent derez a-is d'an o-gwan. Bro an aveliou bras ha kriz eo riblennad ar steppennou. Korventennadou-erc'h spontus a ra o reuz enno er goañv, anvet *Kara-Bouran* « korc'houez du-dall » e turkeg, ma kav o maro drezo tud ha loened a-gantadou. E-doug an hañv, e c'houez ar *Garmsal* « avel-spelc'h » a laka pep tra da weñvi ha da graza, en eur stegna a-dreuz d'an amzer eur ouelad a boultrenn velen. En Alachan, ez eus steppennou m'emañ o c'houeza dalc'hmat an avel keit ha ma pad an deiz evit peurbaouez da noz. Lenn L. Cahun, *op. cit.* pp. 22-9.

(47) Steppenn Varaba da skouer, etre Omsk ha Tomsk, a zo anezi traez hepken betek eun dounder dianav. Divein a-grenn eo, ken n'emañ ket an dud o veva enni evit lakaat en o spered petra eo maen, F. Schrader ha L. Gallouédec, *Géographie de l'Asie, de l'Afrique et de l'Océanie*, eil mouladur, 1894, p. 20.

ar gosa steppenniz a voe. Daou dra dreist ar re-all, moarvat, o deus rôet lañs da boblidigez ar geotegi dre aesaat d'an dud beva enno :

1° Ijinidigez ar rod hag an ahel, al laz hag ar yeo, e penn-kenta oadvez ar metalou.

2° Doñvidigez ar marc'h e dibenn nevez-varevez ar maen, hag an ober gantañ diwezatoc'h war eun dro evel loen-marc'hegez hag evel loen-tenn.

N'eur ket evit lavarout resis e pe vroiou ez eo bet graet ar c'havadennou bras-se. Da vihana, n'eus arvar ebet e voe Europiz o reas pe Aziaded a ouenn wenn, o veza ma 'z eo gant gwenngroc'heneien pe gant tud bet kêlennet ganto ez int bet ledet dre ar bed (48). Er ragistorvez, n'en em ziskouez ket ar marc'h doñv e kêriadennou-war-zour Helvetia abarz dibenn nevez-varevez ar maen (etro 3000-2500 kent H.S.) Eus ar rouesa, pe ezvezant a-grenn zoken, eo e kêriadennou-war-zour Uhel-Aostria (49). E derou an istorvez a-hend-all (3000-2000 kent H.S.), edo divoaz ar marc'h doñv gant poblou ar Reter-Nesa : Ejiptiz, Palestiniz, Siriz, Mezopotamiz ha Kentelamiz (50). Dianav

(48) Dianav e oa ar c'harr da Amerindiz, da Aostraliz, da Velaneziz, da Boluneziz ha d'ar pobladou Morianed o veva e kevrenn Afrika en tu kreisteiz d'ar Sahara. Ar c'harr hag ar yeoad-ejened a voe degaset en Indez gant an Azianed, ha gant an Arianed eo moarvat e voe ledet dre ar vro-se boaziadur ar marc'h doñv, e dibenn an eilvet milved kent H.S. Ar c'harr a zo deuet da Norz-Sinaïz eus ar c'hornog, dre hent steppennou Mongolia, a-gevret gant ar marc'h doñv, etro an hevelep mare. En Indez-Sina hag e Malezia, ez eo bet degaset ar c'harr hag ar yeoad-ejened gant Indeziz ariekaet (pe arianaet, da vihana), etro ar IVvet pe IIIvet kantved kent H.S.

(49) Déchelette, *Manuel*, I, 1908, p. 341.

(50) Lenn S. Reinach, *Le cheval sumérien*, war *Rev. archéol.* 1925, I, p. 356 ; *Le cheval élamite*, ibid. II, pp. 161-3. O veza



n'edo ket ar c'harr war ziou rod stlejet gant eur yeoad-ejened da hen-Sumeriz Galdea (war-dro 3000 kent H.S.) (51), hogen, a-hervez, ne veze ket niverus na boaziet stank ar c'hirri-se en o zouez, pa raent gant karavanennadou ezen-samm nemetken evit treuzdougen ar marc'hadoureziou. C'hoaz e grez ar roue Hammourabi (1958-1916 kent H.S.) ne veze staget gant Babiloniz ouz o c'hirri nemet oc'hen hag ezen. War stankaat ez eas boaz ar c'harr e Mezopotamia e-kerz an eilvet milved kent H.S., da heul an argadadegou graet er vro gant poblou o tont eus Azia-Vihana. Ar poblou end-eeun eo a zegasas e Mezopotamia, e Siria (*lato sensu*) hag en Ejipt, war-dro ar bloaziou 2000-1500 kent H.S., boaz ar marc'h doñv hag ar c'harr-emgann diou-rodek (52). Hogen, a-hed hen-amzervez

ma 'z eo dianav ar *Rev. archéol.* e Sant-Brieg, n'omp ket bet evit lenn an diou notenn-se. O menega a reomp diouz *Bibliographie de Salomon Reinach : Supplément à l'édition de 1912*, Mirdi Sant-Jermen, 1927, p. 12.

(51) *Gigir* (moarvat e-lec'h *gir-gir* « red-red », eus *gir*, *gur* « redek ») a veze graet eus ar c'harr gant Sumeriz en o yez, ha *gud*, *guz* eus an ejen. Keñveriet eo bet an eil hag egile ouz geriou indezeuropek. *Gud*, *guz* ouz an indezeuropeg * *guôus*, sanskriteg *gaus*, avesteg *gao*, hen-slaveg *govedo*, deuet da veza *bous* e gregach, *bos* e latin, *bo* e hen-iwerzoneg, *bou* e hen-vrezoneg, *chuo* e hen-alamaneg. *Gir*, *gur* ouz an indezeuropeg **qersi*, latin *cursus* « red, redadenn », hen-geltieg *karros* (e-lec'h **krsos*) « karr », hen-alamaneg *hros* « marc'h » (diwar eur furm gosoc'h **krsos*), gregach **korsos*, *kouros* (en *ept-kouros*), hag all. Lenn Autran, war *Babyloniaca*, VIII, p. 202.

(52) En Ejipt, betek an XVIIIvet remziad-Faraoned, ne voe nemet an azen a gement a veze implijet evel loen-marc'hegez. War eun izel-vos eus ar Vvet remziad-Faraoned kavet e Jizeh, e weler daou azen a-ispilh etrezo eun doare kador stag dre lerennou ouz o c'horf. En e goazez war ar gador-se, emañ eur merour oc'h evesaat ouz labour ar parkou, F. Hartmann, *op.*

an istor hogos en he fez, e vanas er broiou-se ar c'harr diou-rod ha daou-varc'h tra an dud a renk uhel, beleien, roueed, brezelidi diouz an dibab, hag ivez tra an doueou (53).

Etre ar bloaz 2000 hag ar bloaz 1580 kent H.S. ez ivez en em ledas boaz ar marc'h doñv hag ar c'harr diou-rod en enez Kret (54). En diagent, e veze graet an treuzdougen marc'hadourez en enezenn dre ezen-samm. Kretiz an eilvet milved kent H.S. o devoa ivez kirri stlejet gant oc'hen, ha peder-rodek e oa darn eus ar c'hirri-se. Implijet e voe ivez ganto ar marc'h evel loen-samm (55). Dizarempredus d'ar c'hirri edo an hentou-menez e Kret evel er C'hres douarbrazel, dre ma oant daztrouc'het e dereziou heñvel ouz diri eur skalier, e-lec'h sevel pe ziskenn war gompez gant an torgennou. N'helle tremen drezo nemet loened-samm : ezen, kezeg pe vuled. A-hend-all, implij a-vras al loened-bas a zo en em astennet e Kreisteiz Europa (ledenez ar Balkaniou, Portugal ha Spagn, dreist-holl) betek hon amzer. E Galia, e grez ar Gelted zoken, ha daoust d'ar c'harrerez da ober berz neuze, e voe padet da ober gant ar marc'h-samm betek ar c'henta kantved kent H.S. Dre vaga-

*cit.* p. 209, sk. 49. An azen a veze bepred sammet, nepred staget ouz kirri. Ejiptiz an Impalaerded Koz ne raent ket gant kirri. Tranellou pe stlejellou dibradet gant oc'hen a oa ganto evit treuzdougen ar pikolou mein a dalveze d'ezo da sevel o zemplou hag o beziou (id., p. 208). O eler a oa outo eul laz hag eur yeo stag ouz kerniel an ejened.

(53) War ar marc'h doñv en Ejipt, lenn F. Hartmann, pp. 209-12.

(54) G. Glotz, *La Civilisation égéenne*, 1923, pp. 193-4, 217.

(55) Eur priboazadur kretek eus an eilvet milved kent H.S. a zo anezañ eur sprec'henn o tougen daou jarl e-skourr outi tu-ha-tu.



dou kezeg-samm eo e veze degaset ar staen eus ar porziou war aod mor Breiz-Veur da gêr Vassalia war aod ar mor Kreizdouarek (56).

E Kornog ha Hanternoz Europa, e sav boaz ar c'harr betek oadvez an arem (2000-1000 kent H.S.) Eur rodou bennak e prenn a zo bet daskoret gant kêriadennou-war-zour an oadvez-se e Kreiz Europa. Ar re gosa anezo, o tenna da zerou oadvez an arem (2000 kent H.S.), a zo bet kavet e prenneg *Mercurago*, e penn kreisteiz al Loc'h Veur, en Italia. Gweskennou e korn-karo ha re-all en arem a zo bet dizolôet, a-zaouou peurliesa (57), en ehanlec'hiou oadvez an arem en Italia, en Helvetia, e Galia, e Skandinavia. Yeoiou prenn a zo bet kejet outo ivez en ehanlec'hiou-se (58). Ar mein a oa e logell-vez karn Kivik (Skania, e Bro-Sued, oadvez an arem) a oa engravet warno kirri diou-rod, daou a gezeg outo, ha kirri peder-rod gant peb a zaou ejen. N'eo ket sternet hepken e veze ar marc'h en Europa neuze : marc'heget e veze ivez a-wechou. Eun delwennig en arem kavet e Sardinia hag engravaduriou-war-roc'h ar Bohuslan, e Skandinavia, a ziskouez d'eomp brezelourien a-c'haoliad war bep a varc'h (59). Boaz ar marc'h sternet a yeas e-pad meur a gantved keit-ha-keit gant ar marc'hegez hag a voe trec'h d'ezañ zoken. An darn-vuia eus poblou an Hen-amzer, Ana-

(56) *Epi tôn hippôn* « war gein kezeg », a lavar Diodoros, V, 22. Eur mizvez a gemere ar bagadou kezeg-bas evit ober o zreuz. Keñveria C Jullian, *Hist. de la Gaule*, II, 1908, p. 233.

(57) Anat dre-se e veze lakaet pep a zaou loen ouz ar c'hirri.

(58) Déchelette, *Bronze*, 1910, pp. 278-83, 289-90.

(59) Id. p: 282 ; Montelius-Reinach, pp. 102-4.

toliz (60), Mezopotamiz, Siriz, Ejiptiz, Gresianed, Italiaded, Kelted (61), Norz-Afrikaned (62), Indeziz (63), Norz-Sinaïz (64), o deus bet karrourien en o armeadou kent kaout marc'hegerien (65).

Dre an doare-sterna e boaz gant Hen-amzeriz n'helled ket lakaat da dalvezout holl nerz al loen. A-zaouou peurliesa (66) e veze laket ar c'hezeg ouz pep karr, ha dre o c'herc'henn eo e vezent ereet ouz ar yeo. Sternet er c'hiz-se n'oant ket evit dibrada kirri sammet pounner. Ne veze graet na gant al lorc'hen-

(60) F. Sartiaux, *Les Civilisations anciennes de l'Asie Mineure*, 1928, taolenn-skeudenni IX.

(61) H. d'Arbois de Jubainville, *Le char de guerre des Celtes dans quelques textes historiques*, 1888 (mouladur distag ; diwar *Rev. archéol.*) ; *La Civilisation des Celtes et celle de l'Epopée homérique*, 1899, pp. 327-41.

(62) Herodotos, IV, 170, 180, 183, 189, 193 ; Strabon, XVII, 3, 7 ; Platon, *Kritias*, mouladur Firmin-Didot, p. 259, linenn 38.

(63) Strabon, XV, 1, 52.

(64) Pa zigor an istorvez evit Bro-Sina, er bloaz 722 kent H.S., gant *Istor Prinselez Lou*, e weler e boaz er vro-se kirri-emgann diou-rod, daou jao outo, D'Ollone, *La Chine novatrice et guerrière*, 1906, pp. 20-1.

(65) Diskroget e voe gant Hen-amzeriz diouz ar garrouriez-emgann da vareou disheñvel, diouz ar poblou hag ar broiou. Abred a-walc'h, etro an IXvet-VIIIvet kantved kent H.S., e paouezas ar C'hresianed da ober gant kirri-emgann. En enezennou bras Gwalarn Europa, en eneb, en em astennas an doare-brezelekaat-se betek ar Ia kantved eus an amzervez kristen e-touez Iwerzoniz ha Kaledoniz.

(66) A-wechou e oa pevar marc'h war al laz, nemet dibaot a-walc'h. Gant al Libuaned nemetken e veze lakaet alïes pevar marc'h ouz o c'hirri-emgann. Unan eus o foblou, ar C'haramanted, a rae gant kirri-emgann pevar marc'h outo en o brezeliou ouz Etiopiz ar C'heviou (Herodotos, IV, 183). Ar C'haramanted-se (a oa Garma — bremañ Djerma, Fezzan — o c'hêr-benn) a ziskouez beza bet gwenngroc'heneien hironaet-stank a Vorianed, E. F. Gautier, *Le Sahara*, p. 138.



nou na gant ar morgo. Anavezet ne oa ket kennebeut-all ar sterna dre sugellou ha gwalennou-sparl. Ar sterna dre lorc'hennou en em ziskouez diwar zivoaz e Galia, en oadvez kelt-ha-roman (war an izelvosou ouz kolonenn Igel, Rhenania). Ar sterna war ambilh a zo skeudennet en Andematunnon, en hevelep bro hag en hevelep amzer (67). Er Grenn-amzer ha gant Gresianed Buzantion e voe degaset eun nebeud gwellaennou d'ar sternerez : ijinet e voe ar vrikolenn ha laket ar yeo da boueza ouz eun dibr war gein al loen. A-ziwar an dekvet kantved goude H.S. hepken e weler o tont e boaz doare-sterna galloudus an amzer-vremañ, gant ar morgo harp ouz diouskoaz al loen, an houarna dre dachou hag an ambilha ar c'hezeg. Dianav e vanas bepred da Hen-amzeriz boaz ar gwinterellou-skourra a zistroñse an hent d'ar garridi, ha ken dianav-all e voe d'ezo ar rak-karr war gilhorou a aesa d'ar c'hirri peder-rodek stlejet gant loened ober trôennou krenn (68).

(67) *Andematunnon* a zo bremañ Langres, e Bro-C'hall. Eur furm verraet eo moarvat eus *Andematunnodunon* « kreñvlec'h Andematunnos ». An ano-den keltiek *Andematunnos* a zo ennañ ar c'hentger *ande* hag an ano-doue *Matunos*, hemañ deveret eus *matus*, tro-c'henel *matos*, en hen-iwerzoneg *math* « arz », tro-c'henel *matho*. Eun ano eo a-stumm gant *Andekamulos* (*Kamulos*, doue ar brezel), *Andeiouros* (*Iouros*, doue menez Jura), hag all. H. d'Arbois de Jubainville, *Recherches sur l'origine de la propriété foncière et des noms de lieux habités en France (période celtique et période romaine)*, 1890, pp. 388-99.

(68) Ar c'harroñsou, outo gwinterellou-skourra hag eur rak-karr war gilhorou, ne zeujont e boaz nemet er XVIvet kantved goude H.S. en Alamagn, hag en em leda dre Europa er c'hantved war-lerc'h. Komandant Lefebvre des Noëttes, *La Force motrice animale à travers les âges*, 1924. Lenn, war *Rev. archéol.* 1924, II, pp. 267-8, eveziadennou S. Reinach

Gant Kourganiz Kreisteiz Rusia, war a greder, eo e voe kaset da benn doñvidigez ar marc'h. Gwirheñvel-bras ar goulakadur-se, keit hag e heller tizout bremañ. Gwelet hon eus uheloc'h e voe degaset ar marc'h doñv e Siria hag e Mezopotamia etro ar bloaz 2000 kent H.S. gant argadadegou poblou o tont eus Azia Vihana (69). Ma vije bet ar vro ziweza-mañ kreizenn-skigna doñvidigez ar marc'h, n'eus arvar ebet e vije en em ledet abretoc'h boaz ar marc'h doñv e-touez poblou Kreskenn strujus ar Reter-Nesa. Gwirheñvel eta lakaat ar greizenn-skigna-se en hanternoz d'ar Mor Du ha da venez Kaokaz, e kompezennou kreisteiz Rusia. Eno, er c'henta milved kent H.S., ne anavez hena skridou ar C'hresianed nemet pobla-

diwar-benn al levr-se, ha, dreist-holl, ar pez a lavare notenn ar bajenn 268.

(69) E Berberia, e hañval beza bet degaset boaz ar marc'h hag ar c'harr e-kerz an eilvet milved kent H.S. gant ar bagadou a dreizas neuze eus Azia-Vihana hag eus an enezennou etre Azia-Vihana hag Europa da ober o annez er vro. Bez' edo ar bagadou-se eus kement brôadelez a oa neuze en Anatolia, enno azianegerien hag indezeuropegerien : Teukrianed, Musianed, Dardaned, Karianed, Armeniz, Meded, Kentpersed (anvet *Kêphênes* a rôas da Libua an hena ano a voe anavezet gant ar C'hresianed). Ar Garianed a gehele eur marc'h doueel a gaver roudou dioutañ e *Pégasos*, marc'h Perseus, hag en anoioukêriou a Azia-Vihana evel *Alabanda* « Trec'h ar Marc'h » (e gregach *Hipponikê*), *Hullouala* « Marc'h Hullos » (Hullos a oa eun doue eus an eienennou gant ar Vusianed). A hellfe beza e vije ar ger kariek *ala* « marc'h » furm emdrôet eur ger kosoc'h *arya* « (al loen ariek », hervez an emdrôadur eus *-ry-* en *-l-* a verzer e rannyezou iranek a zo, C. Autran, war *Bab.* VIII, p. 142, n. 4. Ouz ar c'hêriou a Anatolia meneget amañ, keñveria, evit an ano, ar c'hêriou a Italia anvet *Equus Tuticus* hag *Argippa* (*Argos hippion*), bet savet, diouz m'edo ar brud, gant an den-meur Diomedes, kehelet gant an Dhraked hag an Illirianed, S. Reinach, *Cultes...* III, eil mouladur, p. 60.



dou marc'hegerien, anezo « gorôerien-gezekenned » (*Hippêmolgoi*) ha « debrerien boued-laez » (*Galaktophagoi*), da lavarout eo tud o kaout en o c'herz bagadou bras a gezekenned a c'horôent d'en em vaga diwar al laez anezo (70). Ac'hano, dre hent odeou ar C'haokaz, pe gentoc'h marteze dre hent al ledenez valkanek, e vije bet degaset ar marc'h doñv en Azia-Vihana gant ar c'henwerz kerkouls ha gant pobladou pe rannbobladou o tivrôi. Eur greizenn a vaga-kezeg a-vras e voe Anatolia e-doug ar c'henta milved kent H.S., ha koun o devoa Hen-amzeriz e oa bet a-goz er vro-se magerien veur a gezeg. Eric'hthonios, roue Troja, da skouer, a oa en e gerz tri mil kazeg ha kemend-all a ebeulien. Er VI$^{vet}$ kantved kent H.S., e stourme war varc'h an darnvuia eus al Ludianed, ha brudet-bras e oa o marc'hegiez.

Diwar veur a vrôadelez e oa ar pobladou a veve war ar geotegi en hanternoz d'ar Mor Du, da venez Kaokaz ha d'ar Mor Kaspiek (71). O anoiou, eun dezrevelladur eus o doare-beva hag eun taolennadur eus darn eus o stummadou-korf a gavomp war levriou

(70) *Ilias*, XIII, 4, 6 ; Herodotos, IV, 11, 17, 19, 20, 22 ; Hippokratês, mouladur Littré, II, pp. 68-9. Ar mare ma voe savet an Ilias a zo lakaet d'an XI$^{vet}$-VIII$^{vet}$ kantved kent H.S., A. Van Gennep, *La question d'Homère*, 1909, pp. 57-61. Er V$^{vet}$ kantved kent H.S. edo o skriva Hippokratês ha Herodotos.

(71) Setu amañ ar re benna anezo, renket gwellika ma heller hervez o amezegiez an eil ouz eben, en eur vont a gornog da reter, eus stêr Istros (an Danao-Izela) da stêr Rha (ar Volga bremañ) : Trered, Agathursed, Kimmerianed, Alazoned, Neured, Skuthed, Budined, Thussageted, Yurked, Aorsed, Siraked, Sauromated, hag, en tu-hont da stêr Rha ha d'ar mor Kaspiek, Dahed, Parthed, Saked, Massageted, Toc'hariz (ar re-mañ o chom en hanternoz da stêr *Tarim*, er vro m'emañ bremañ kêriou Koutcha ha Tourfan (Turkestan reterel).

Gresianed an Hen-amzer (72). Ar Gimmerianed, an Drered hag an Agathursed a oa Thraked dre ar yez. Ar Skuthed, ar Sauromated, an Dahed, ar Barthed hag ar Saked a gomze rannyezou iranek kar da yez ar Bersed. Finnegerien a oa moarvat eus ar Vudined, an Dhussageted, ar Yurked hag ar Vassageted. Ha kerentiet marteze dre ar yez da boblou azianek menez Kaokaz, Armenia hag Anatolia, an Alazoned (73), an Aorsed hag ar Siraked. Hervez Xenophanos, Hippokratês ha Galenus e oa an Dhraked bleo-ruz ha daoulagad-glas, mentet-uhel ha bleo ruz ar Sauromated (74), hirventek, melen o bleo, gwenn ha peurzivleo o c'hroc'hen ar Skuthed, bleo ruz ha glaslagadek ar Vudined. Evit an Aorsed hag ar Siraked, a veve etre red izela stêr Tanaïs (an Don bremañ) ha menez Kaokaz, a-ouenn gant poblou ar menez-se e oant marteze, da lavarout eo krennbenneien bleo du. Tuet a-walc'h e vefed da welout enno hendadou ar pobladou marc'hegerien anvet Tcherkessed hag Abc'hazed o deus bevet betek hon amzer en daou du da benn kornogel aradennad ar C'haokaz, etre stêr Kouban hag ar Mor Du, hag a zo bet kaset hogos da get gant ar Rusianed en XIX$^{vet}$ kantved (75).

(72) Xenophanos (VI$^{vet}$ kantved kent H.S.), Herodotos ha Hippokratês (V$^{vet}$ kantved kent H.S.), Strabon ha Diodoros (Ia kantved kent H.S.), Galenus (II$^{vet}$ kantved goude H.S.).

(73) *Alazonios* a oa ano eur stêr e kreisteiz d'ar C'haokaz, hag *Alazonia*, *Alazonion*, *Alazonai*, *Alazia*, anoiou lec'hiou annezet en Anatolia, Strabon, *passim*.

(74) Tud bleo du o tenna d'ar ouenn grennbennek euraziat a oa da veza ivez e-touez ar Sauromated, pa oa deuet eus Media darn eus an elfennadou-gouenn aet da ober o foblad (Diodoros, II, 43).

(75) Ar re n'int ket bet lazet gant ar Rusianed a zo bet argaset ganto, hag o bro — eur baradoz douarel al lodenn anezi



A-walc'h e vezo gant an diou niverenn amañ war-lerc'h evit rei d'al lenner eun alberz eus puilhder ar c'hezeg a vaged war ar geotegi e dibenn ar c'henta milved kent H.S. Ar Siraked hag an Aorsed, hag i pell bras diouz beza brudet gant Hen-amzeriz evel ar re c'halloudusa eus steppenniz, a helle kas evelato war an dachenn-vrezel, ar re genta ugent mil marc'heg, an eil re pevar-ugent mil (76).

Bez' ez oa, dre vras, diou ouenn-gezeg en Europa hag Azia e dibenn ar ragistorvez : 1° marc'h bihan ar steppennou, bet stank-diniver ha ledan-skignet war hon douar-bras e-pad an oadvez magdalenel, ken m'edo anezañ neuze « bara pemdeziek Europiz », gouez da Griz (77) ; 2° eur ouenn vrasoc'h ha rouesoc'h a veze kejet outi dreist-holl, war a heñvel, e broiou-zo a Greisteiz Europa hag a Gornog Azia (78).

etre ar C'haokaz ha glann reterel ar Mor Du — aet da ouelec'h. Lenn J. Carol, *Les deux routes du Caucase*, 1899, pp. 115-309. Glaslagadeien bleo melen a zo e-touez an Dcherkessed (Carol, pp. 174, 185-6), nemet ez int rouez-kenañ. Du eo an daoulagad hag ar bleo er boblad-se, ha leun a gened peurliesa dremm an dud. Korfet-kaer ez int ivez, ha trec'h a-bell dre ar spered, ar c'halonder, an dilontegez hag an naetoni d'ar Rusianed o deus damvouget o gouenn (ibid. *pass.*).

(76) Hervez Strabon, XI, 8.

(77) Kriz, *Beitrage zur Kenntniss der Quaternaerzeit in Moehren*, Steinitz, 1903. Ho pet koun eus ar c'hant mil marc'h a zo bet kavet ar relegou anezo a-zilerc'h predou Solutreïz en eun ehanlec'h hepken, hini Solutre.

(78) Bez' ez eus, war istor ar marc'h a wad, eul labour a bouez gant William Ridgeway, *The Origin and Influence of the Thoroughbred Horse*, Cambridge, University Press, 1905. Manet eo dianav d'eomp. A-zivout al levr-se, lenn eveziadenn R. Dussaud, *Les Arabes en Syrie avant l'Islam*, 1907, p. 114. Lenn ivez *Les régions désertiques de la Syrie moyenne et le cheval arabe*, war *Bull. et Mém. de la Soc. d'Anthropol. de Paris*, 1903, pp. 560-3. An Arabed a laka da zaou vil vloaz diouzomp orin

Damesaet e voe an eil ouenn hag eben. E Kourganou Kreisteiz Rusia, ar marc'h bihan eo a zo trec'h ; ne vez kavet ar marc'h bras nemet a-hiniennou hag e kourganou an oadvez skuthek nemetken, a-ser gant traezou enbrôet eus Azia. E dibenn ar c'henta milved kent H.S., e tenne c'hoaz an darn-vuia eus ar c'hezeg marc'heget gant ar Skuthed d'ar ouenn vihan, kouls ha kezeg an Daked, ar Bannoniaded hag ar Siginned e Kreiz Europa, ar C'hermaned en Hanternoz Europa (79). En eilvet hag er c'henta kantved kent H.S., e prene uhel-briz Kelted Galia ha Noreia digant Kreisteiziz mirc'hed estren da greski ment o c'hezeg-i. Eus ar ouenn vihan e oa c'hoaz, er c'henta kantved goude H.S., kezeg Kaledoniz e Breiz-Veur. Er c'henta milved kent H.S. e veze maget ar ouenn vras dreist-holl e kevrennou kompez Armenia ha Media. Er vro ziweza-mañ, en em gave ar peurvan bras anvet *Hippo-*

ar ouenn-gezeg vrudet a anvont *kohchlani*. Kavell ar ouenn-se a vije an Irak-Arabi (Babilonia Hen-amzeriz). Ar c'hezeg all a Arabia, re an Nedjed (*nedjedi*), ar Yemen, hag all, a ziskouez beza diwar gouenn-gezeg Babilonia dazkemmadet dre levezon al lec'h hag an doare-beva, Brehm, *Les Mammifères*, II, p. 363, bann 1 ; pp. 366-8. Dreistelez ar c'hezeg arabiat a zo manet dianav da C'hresianed ha da Romaned an Hen-amzer : eus Kurenaïka e teue d'ezo o gwella mirc'hed kalloc'h hag ar c'hezeg a briz a c'houneze er redadegou, S. Reinach, *Chevaux et chameaux d'Afrique*, war *Soc. arch. de Constantine*, XXXV, 1903, pp. 71-4 ; *Acad. des Ins. et Bel. Let. Comptes-rendus*, 1903, p. 193 ; *Rev. archéol*. 1922, I, p. 362 ; Ali Ben Abderraman ben Hodeïl el Andalusi, *La Parure des Cavaliers et l'Insigne des Preux*, troïdigez c'hallek gant L. Mercier, 1924, p. 307 *et seq*.

(79) Ar c'havadennou graet gant hendraourien hon amzer ha testeni skrivagnerien an Hen-amzer a zeu d'en em gadarnaat kenetrezo. Diouz barrenn-c'henou ar gweskennou e boaz gant oadvezidi an arem e Kreiz, Kornog ha Hanternoz Europa, ez eo aes meiza e oa mentet-bihan peurliesa o c'hezeg.



*boton* gant ar C'hresianed e-lec'h ma veze o peuri, p'edo impalaerded ar Bersed e barr he galloud, 50.000 kazeg piaouet gant magvaou-kezeg ar roue-meur (80). En Armenia, ar satrap, fiziet ennañ ar garg da ren ar vro, a oa dleet d'ezañ degas pep bloaz d'ar roue-meur 20.000 ebeul evit kemer perz er goueliou en enor d'an doue Mithra (81).

Evit d'ar maga-kezeg ober kemend-all a verz, ez oa, e dibenn ar c'henta milved kent H.S., e mervent ha kreisteiz Azia, broiou ken dibaot c'hoaz ar c'hezeg enno ken e vezent sellet gant broïz evel loened dibriz o tereout ouz ar roueed hepken. N'oa ket a gezeg e-touez chatal Suarabiz, d'ar c'houlz-se (82). E Karmania, edo ker rouez ar c'hezeg ma rae Karmaniz gant ezen er brezel (83). Hag en Indez, ne oa nemet ar

(80) Ne oa ar peurvan-se nemet eun darn eus peurvanou kalz ledanoc'h anvet *Nisaionpedion*, ma teue diouto kezeg brudet dre o c'hened dispar hag o ment uhel, ha miret en abeg da se da jaoed o c'hoskor da roueed Persia. An *Nisaionpedion* a zo bremañ kompezennou C'haoua hag Alischtar, er mervent da Hamadan, O. Mac Carthy, *Lexique de Géographie comparée pour la vie d'Alexandre par Quinte-Curce*, 1845, p. 20, bann 2 (*Nisaei campi*), en advouladur embannet e dibenn levr M. Croiset, *Quinti-Curtii Rufi de rebus gestis Alexandri Magni libri superstites*, 1886.

(81) Strabon, XI, 13, 7 ; 14, 9. An anaoudegeziou a-zivout kezeg Hen-amzeriz, en em gav war skign e Douaroniez vras Strabon, a vezo kavet a-genstroll e A. Tardieu, *Géogr. de Strabon*, Levrenn IV, *Table alphabétique et analytique*, 1890, p. 122, bann 1, ouz ar ger *Chevaux*.

(82) Strabon, XVI, 4, 2.

(83) Id. XV, 2, 14. Eur satrapelez e oa-hi eus impalaerded Persia, ma touge ar gêr-benn anezi an hevelep ano. *Kirman* eo bremañ, kêr ha bro. Bro-Girman a zo hogozik ker bras ha Galia.

roueed a gement o devoa ar gwir da gaout kezeg hag olifanted (84).

Eul loen stummet diouz ar steppennou eo ar marc'h. Eno, hag eno hepken, e teu d'ezañ e holl berziou mat (85). A-drugarez d'ar marc'h dreist-holl ez eo deuet barrek an den da ober e annez er geotegi bras, ha d'o lakaat da dalvezout dre ar mesa hag an hemolc'hi :

1° Anez kaout peb a varc'h dindano, ne vije ket bet an dud evit ren o bagadou saout ha deñved dre ar steppennou, o derc'hel a-vodadou, redek war-lerc'h al loened dianket, hag o deren davet an tropellad.

2° Ar marc'h a rôas avel d'an den da zielc'ha, da dizout ha da laza al loened gouez a oa o chom er steppennou. A hellfe beza e vije da deurel war ar pobladou marc'hegerien en em stummas war ar steppennou, e dibenn ar ragistorvez, peuzdiouennidigez an ejen-moueek (*Bos bison*), hag heñ paot en diagent adalek Rusia betek Mandchouria (86).

(84) Strabon, XV, 1, 41.

(85) Er broiou meneziek, er broiou koadek, ha, dreist-holl, er broiou gleb, e teu ar marc'h da zisleberi, da bounneraat, da goll e fo. Trei a ra da loen-samm ha da loen-tenn, ha paouez da veza eul loen-red. Lenn, e levr E. Demolins, *Comment la Route crée le Tpye social*, I, ar pp. 11-5. Ar pennad kenta a-zivout *Hent ar Steppennou* (m'en em gav ennañ ar pajennou-se) eo ar gwella eus al levr (pp. 2-68).

(86) Bez' ez eus darvoudou all hag o deus pouezet, int-i ivez moarvat, war gouenn an ejen-moueek euraziat d'ezi da vont war zizeria : 1° Ar yenaat eus an temz-amzer e Siberia e-pad ar rannhoalad holoken ; 2° An dud o stankaat en Anatolia, Trekaokazia, Armenia, Media, Persia, India, Mezopotamia ha Siria, hag ar furmidigez er broiou-se, e derou-kenta an istorvez, a boblou niverek, a rouantelezіou hag a impalaerdedou gallou-dek. An taol-mañ dreist-holl, dre virout ouz oc'hen-moueek ar steppennou a vont da c'hoañvi er c'hreisteiz, a rank beza bet



3° Ar marc'h a rôe tro d'an dud da zougen-dizougen buan an deltenn hag an diankajou-tïegez eus eun teltva d'egile, da dec'hout ha da savetei o buhez pa veze an tan-gwall oc'h ober e reuz war ar geotegi e beg an hañv, pe pa veze argadet an teltva gant enebourien (87).

4° En argadadennou-brezel, ne rôe ket hepken ar marc'h tro d'an argadourien da skei pelloc'h ha buanoc'h an enebour, tu a rôe d'ezo ivez d'en em vaga a-hed an hent. Kezeg da dalvout da vevañs a helle heulia ar vrezelourien hep gorrekaat o c'herzed evel m'o dije graet oc'hen pe zeñved (88).

reuzius d'o gouenn. Eus oc'hen-moueek ar steppennou, ne vane ken, en XIX[vet] kantved goude H.S., nemet daou vagadig : unan war-dro lenn Koukou-Nor, e Kreiz Azia (Brehm, II, p. 646, bann 2), egile ouz tor hanternoz menez Kaokaz, en amezegiez an Elbrouz, war-dro mammennou stêriou Terek ha Kouban. An tropellad-mañ, gwarezet gant evez dre urz impalaered Rusia, a zo aet da get dindan renadur ar Soviedou. Eus eur miliad ma oant e 1914, kent Dispac'h Bras Bro-Rusia, e oant aet da 25 e 1924, hag, e 1928, ne voe ken kavet eus ar pemp war-nugent-se nemet o eskern, *Anthr.* 1929, pp. 222-3.

(87) Merc'hed an indezeuropegerien a veve gwechall war ar steppennou a ouie kerkouls hag ar baotred marc'hegez ha ren kezeg. Perz a gemerent en hemolc'hadennou hag er brezeliou, boaziet ma vezent a-vihanik diouz ar gwaregata hag ar goafata. E-touez ar Sauromated, da aesaat d'ar merc'hed yaouank antella ar wareg ha stlepel ar goaf-bann, e tizerie d'ezo o mammou o bronn dehou. Ar Sauromatezed yaouank ne gemerent perz en emgannou nemet betek o dimezi. Kavout eur pried n'hellent ober ken n'o divije lazet tri enebour. Eur wech dimezet, ne bignent ken war varc'h, nemet dont a raje eur brezel brôadel da lakaat an holl Sauromated da gemer an armou. Hippokratês, mouladur Littré, II, pp. 66-8 ; Herodotos, IV. 116-7 ; Ktesias, mouladur Didot-Muller, p. 45. A-zivout an tan-gwall er steppen-nou, lenn Prjevalski, *Mongolie et Pays des Tangoutes*, troïdigez c'hallek, p. 69, ha gwelout ar sk. 13, p. 71.

(88) Keñveria ar pez a lavare Brehm, II, p. 319, bann 1. Debrerien-gezeg e oa ar Skuthed, Strabon, VII, 4, 6. Eul loen-

5° N'eo ket e gig hepken a ro ar marc'h da steppenniz. Trec'h a-bell d'al laez-buoc'h eo al laez-kazeg da vagadur, d'ezañ da dalvoudegez kenta gallout ober evit kement seurt boued a zo. Aozet hervez doare steppenniz-vremañ hag aet da goumiz (89), ez eus anezañ war eun dro eur boued hag eun died, ar re wella a ve evit yec'hed mab-den (90).

6° Estr eget kevannezusaat d'an den ar steppennou a reas ar marc'h doñv. Toull a rôas d'ezo da vont, a-vareadou, er-maez eus ar steppennou, war douarou ar poblou gounideien-douar, d'o c'habestra, ha da sevel e berr-amzer impalaerdedou bras-divent (91). Impalaerded ar Skuthed, er c'henta milved kent H.S., impalaerded an Huned e derou an amzervez kristen, hag, er Grenn-amzer, an impalaerdedou ken divent-all savet gant an Durked, an Arabed hag ar Vongoled, setu ar souezusa skoueriou a gaver en istorvez eus ar galloud-brezel deuet da steppenniz diwar voazia a-vras ar marc'h. Ouspenn ar skoueriou dreist-se, e hellfed menega eleiz a boblou all, genidik eus kevrennou steppennek ar bed, hag a zo bet dleourien d'o

aberz hag eul loen-kigerez a zo bet eus ar marc'h e-touez an holl boblou indezeuropek, Zaborowski, *op. cit.* p. 381.

(89) *Koumiz* a zo eur ger turkek. Hogen, anavezet e oa an aozadur-se gant an indezeuropegerien a zalc'he gwechall ar steppennou (Strabon, VII, 4, 6), ha diganto eo, hep mar ebet, o deus an Durked hag ar Vongoled hen degemeret, a-unan gant ar marc'h, ar c'harr, ar feltr, ha meur a dra all.

(90) Diwar-benn aozidigez ar c'houmiz, lenn E Demolins, *op. cit.* I, pp. 15-7. Ar c'houmiz o tiarbenn an droug-skevent, Brehm, II, p. 310, bann 1, notenn 1.

(91) Lenn e Demolins, I, ar pp. 21-2 eus ar c'henta pennad *La Route des Steppes*, hag an eil pennad a-bez (pp. 69-110) : *Le Prolongement de la Route des Steppes : les invasions des Pasteurs.*



c'hezeg eus ar berz o deus graet en istor : Hiksoued (pe Bastored, en Ejipt, e derou an eilvet milved kent H.S.), Avared (e Kreiz Europa, VI[vet]-VIII[vet] kantved goude H.S.), Hungariz (e Kreiz Europa, er Grenn-amzer), Mandchoued (e Bro-Sina). Ar meuriadou hemolc'herien, pesketaerien ha kutuilherien-frouez o chom er c'hoadegi n'o deus biskoaz rôet mistri d'ar brôadou gounideien-douar. Mesaerien saout ha deñved ar geotegi. evito da veza aliës o tiskenn eus tec'hidi ha harluidi, o deus hen graet meur a wech (92).

P'edo en he barr, er VI[vet] kantved kent H.S., en em astenne impalaerded ar Skuthed adalek harzou Keltia er C'hornog betek harzou India er Gevred, ha Mor Bras ar Savheol er Reter (93). An istorour gre-

(92) N'ouzomp ket penaos ez eo deuet d'o stad-stumm ar pobladou marc'hegerien o komz yezou indezeuropek a oa o veva war ar steppennou en Hen-amzer. Evit ar poblou turkek ha mongolek a deuas en o lec'h er Grenn-amzer, e c'houzomp mat ez oa kalz anezo diwar ar c'henstrolla kantreïdi, diankidi, tec'hidi ha harluidi eus a bep gouenn hag a bep bro. Ar Gazak-Kirgized, da skouer, a zo bremañ c'hoaz gant o c'hoskoriou anoiou hag ardameziou poblou bras ha galloudus a Greiz Azia, bet distrobet dre reuz ar brezeliou er Grenn-amzer, hag aet an distrobaduriou anezo da greski ar Gazak-Kirgized er steppennou distro. An ano *Kazak-Kirgiz* end-eeun a zo anezañ ar geriou turkek *kazak* « diank, estrenaet diouz e bobl, harluet », ha *kirgiz* « kantreer ». Diouz ma lavar L. Cahun (*op. cit.* pp. 48-9), ne chomer ket peurliesa er gouelec'h pa heller beva e lec'h all. Dre redi eo o deus meuriadou mesaerien, diberc'hennet gant amezeien kreñvoc'h egeto, lezet gant ar re-se ar peurvanou druz, an traoniennou gwezek, ar c'hoadou jiboesus, edeier ha liorzou an douar-stuz, an hentou bras darempredet gant marc'hadourien hag amezegiez ar c'hêriou leun a vicherourien ampart, evit kemer hent an dezerz, ha klask minic'hi e-kreiz ec'honder goullo ar geotegi meur.

(93) Diodoros, II, 43. Imparlaerded Persia (VI[vet] kantved-IV[vet] kantved kent H.S.), en em astenne er c'hreisteiz da impa-

sian Thoukudides (460-395 kent H.S.), sebezet ma 'z edo moarvat gant braster divent an dachennad-ved dalc'het ganto, a rôe da wir n'oa ket en Azia a bobl barrek da c'hoari outo hec'h-unan-penn (94). Meuli a rae dozien ar C'hres (95) kadarnded, dilontegez, gwirionded hag eeunded ar Skuthed. Bruda a raent furnez o lezennou hag o erez ouz ar giziou estren. Ne raent brezel nemet evit redia ar poblou sujet da rei d'ezo an truajou dleet. Lezel a raent an douar da neb

laerded ar Skuthed, a hellfed lakaat e niver an impalaerdedou bras savet gant steppenniz, pa 'z eo gwir e oa ar Bersed int-i ivez eur bobl genidik eus ar steppennou. Nemet pa zeujont da varr o galloud e oa meur a gantved m'edont o chom, er-maez eus ar geotegi bras, en Azia-Vihana, Armenia ha Media.

(94) Id. II, 97. Galloud ar Skuthed a oa kreñvoc'h da welout eget da anaout. Gant ar steppennou da vro hag ar mêsa-loened da vicher, ne vez ket eur bobl evit kreski he zud en tu-hont d'eun niver striz a-walc'h. Ar Skuthed a oa diouer d'ezo *an niver bras eus an dud* hag *ar stankder eus ar boblañs* a zo *ret-tre evit diogelaat padelez eur ouenn*. Ne oa ket a-walc'h a dud en o fobladou, ha skignet re rouez edo a-hend-all ar pobladou-se evit ma vije niver ar Skuthed par da vent ar rann-ved dalc'het ganto. Bevezet e voent er rann-ved-se end-eeun gant an Durked hag ar Vongoled, hag, er broiou tudet gant gounideien-douar bet mestroniet ganto en Hen-amzer, n'int ket bet evit trei stummadou-korf ar boblañs dre n'edont nemet eur guchennadig drec'hourien e-kreiz eur maread trec'hidi. Kemend-all a heller lavarout eus steppenniz ar Grenn-amzer hag an Amzer-vremañ. Armeadou bihan a-walc'h e oa an armeadou-Mongoled a c'hounezas dre vrezel en XIIIvet kantved ar pep brasa eus Azia hag eul lodenn eus Europa. Hogen ar spont a voe razo a reas evit an niver. Hizio an deiz, e jeder 3 milion a Vongoled ha 39 milion a Durked, ha pa geñverier an niveriou-se ouz gorread ar rann-ved dalc'het ganto, e chomer mantret o veiza peger rouez, distank hag a-skign e rank beza ar boblañs-se, J. Deny, war Meillet ha Cohen, pp. 196, 222.

(95) *Doz* e brezoneg (miret evel ano-tiegez), *doeth* e kembraeg « fur, gouiziek » (ano-gwan hag ano kadarn). Eus al latin *doctus*.



a felle d'ezañ hen gounit, a-walc'h ganto sevel diwar ar gounideg eun truaj dister. N'o devoa ket a dïez diloc'h, hogen kirri war beder pe c'houec'h rod, unpe dri-c'hombod, golôet a feltr, ha didreuzus d'ar glao, d'an erc'h ha d'an avel. Stlejet e veze pep karr gant daou pe dri yeoad oc'hen. Er c'hirri-se e chome ar merc'hed. Ar wazed war varc'h a rene bagadou kezeg, biou ha deñved. Chom a raent en hevelep lec'h keit ha ma veze geot a-walc'h evit maga o chatal. Diviet ar peuri, ez aent pelloc'h. En em vaga a raent diwar kig-marc'h, laez-kazeg ha keuz (96).

Etro kreiz pe zibenn an eilvet milved kent H.S. eo moarvat e teskas Mongolheñveled Kreiz Azia ober gant ar marc'h digant ar Skuthed, pe digant poblou kenouenn ha kenyez d'ar Skuthed en em astennet adreuz d'ar steppennou betek Mongolia. E-kerz an eilvet milved end-eeun en em ledas ivez e kreisteiz Siberia anaoudegez al labour-douar. Ne vez ket kavet er rannvro-se, en ehanlec'hiou o tenna da gevrenn diweza nevez-varevez ar maen, ar falz dantek e prenn, outi eur c'hlaouadur e mein-tan, a oa ker stank d'ar mare en Ejipt, e Siria, e Mezopotamia hag en Europa. Ar filzier, e Kreisteiz Siberia, a zo holl gwitibunan e metal, hag ar c'henta m'o dizolôer eo en ehanlec'hiou oadvez an arem (97).

En hevelep prantad-amzer e heller lakaat doñvidigez kañval Baktriana (*Camelus Bactrianus*). Dioudorgennek eo e-lec'h beza undorgenn evel kañval Arabia,

(96) Hippokrates, mouladur Littré, II, pp. 68-9 ; Hesiodos, mouladur Didot, pp. 61-2 ; Aesc'hulos, *Prometheus*, gwgw. 709-10 ; Ephoros, war Didot-Muller, *Fragm. histor. graec.* I, p. 257 ; Strabon, VII, 3, 7 ; 4, 6.

(97) J. de Morgan, war *Anthr.* 1922, p. 42.

berroc'h ha kreñvoc'h e zivesker, ha mat gant-se da grapat meneziou. Bez' ez eus anezañ eul loen blevet hir ha stank, stummet diouz ar yenion. Troter skañv ha herrus evel dremedal Arabia n'eo ket, kreñv meurbet eo avat, ha mat da zougen sammou pounner. Kement a vad a reas d'ar c'henwerz e Kreiz Azia hag an dremedal er Mervent. Evel evit al loened all damesaet gant mab-den, ez eo peurzianav d'eomp istor e zoñvidigez, ha nemeur a dra a ouzomp diwar-benn e ledidigez. E ouenn he deus da gavell ar rannvedad meneziou hag uhelennou-meur a-led etre an Afganistan, an Turkestan, Kreisteiz Siberia, Bro-Sina hag an Tibed. Kañvaled gouez a gaver c'hoaz e lec'hiennou distro eus al ledennad-vroiou-se, er C'hobi hag endro d'al Lob-Nor. Da gredi eo e voe doñvaet ha boaziet evit ar wech kenta e korn mervent ar rannvedse, moarvat gant tud (98) hag a anaveze diwar glevout pe diwar welout an implij a veze graet eus an dremedal en Arabia (99). Ac'hano en em skignas ar boaz ane-

(98) Gwenngroc'heneien anezo o tenna pe d'ar ouenn grennbennek euraziat pe d'ar ouenn hirbennek kreizdouaregat. Diwar-benn o yez n'hellomp goulakaat netra. Kerkent hag an trede milved kent H.S. moarvat, e stagas tud o komz an indezeuropeg d'en em leda a-guchennadouigou er c'horn-se a Azia. Nemet divalo a-walc'h ez eas en e raog an iranekaat anezañ, ha ne voe kaset da benn nemet war-dro dibenn ar c'henta milved kent H.S.

(99) Ar vro er c'hreisteiz d'ar c'horn-douar goulakaet amañ da zoñvidigez kañval Baktriana eo ar Beloutchistan bremañ, *Gedrosia* Hen-amzeriz, n'eus etrezañ hag Arabia nemet eur ganol-vor striz a-walc'h diouz tu ar c'hornog. Ar c'hañval boaziet er Beloutchistan eo dremedal Arabia. Degaset eo bet pe gant an Arabed a zeuas da vrôa er Beloutchistan er Grenn-amzer, pe, kerkent hag an Hen-amzer, dre enbrôerien o tont eus Arabia. A bellfe beza ivez e vije eul loen-bro eus an dremedal er Beloutchistan evel en Arabia, gant heñvel emañ an



zañ davet ar C'hornog. A-ouenn vaktrianat edo moarvat ar c'hañvaled a voe preizataet, er bloaz 744 kent H.S., gant an Assirianed digant ar Veded o chom er vro a zo bremañ an Azerbaïdjan hag en em astenne betek ar menez anvet en assirieg *Bikni* « ar Menez maen-strink » (100). Er bloaz 674, an Assirianed, aet en tu-hont d'ar menez-se betek ar gouelec'h holenek, a skrapas eno kalz a gezeg hag a gañvaled dioudorgennek digant iranegerien ar vro (101). Etro dibenn ar c'henta milved kent H.S., ar Gaspied (*Kaspii*) (102), o chom war aod kornogel ar Mor Kaspiek, hag an Aorsed, o veva etre ar mor-se, red izela an Tanaïs (Don) hag ar Mor Maïotis (mor Azov), a oa eleiz a gañvaled ganto, p'edo neuze etre o daouarn an treuzdougen marc'hadourez dre gañvaled eus an Indez ha Babilonia dre hent Media hag Armenia (103).

Kement ha ma c'houzomp, en holl vroiou-se eus ar C'hornog, e voe degemeret ar c'hañval gant meuriadou all. An Ariadou-zo ha dizarbennet gant meuriadou all. An Arianed a aloubas Gwalarn India en eilvet milved kent

dion vro-se dre o zemz-amzer tomm-grizias, o gouelec'hiou dizour ha dic'hlasvez, o oasisou hag o falmezegou. Relegou dremedaled a zo bet kavet e furmadurioù pleistokenel Gwalarn India.

(100) An Demavend e vije, C. Huart, *La Perse antique et la Civilisation iranienne*, 1925, p. 32.

(101) Ibid, p. 38.

(102) *Kaspios* a veze graet eus menez Kaokaz gant tud ar vro. Ar ger-se en em gav e meur a ano-lec'h er rann-se a Azia : *Kaspia, Kaspiana* en Albania, an odeou *Kaspiek* e Media, ar Mor *Kaspiek* pe mor Hurkania. Keñveria, en hen-Italia, *Kasperia*, kêr eus ar Sabined, ha *Kaspiri*, eun ano graet gant ar Sabined eus ar Bersed, C. Autran, war *Babyloniaca*, VIII, p. 145.

(103) Strabon, IX, 8.

H.S. ne raent ket gant kañvaled (104). Ar Skoloted, pe Skuthed Europa, hag ar Sauromated, hag i nesamezeien d'an Aorsed kañvalegerien, ne raent ket ganto kennebeut.

An emleda dre vras eus boaz kañval Baktriana e Kreiz Azia ha Norz-Sina a sav moarvat da zerou kenwerz ar seiz, etro penn diweza ar c'henta milved kent H.S. Ar c'henwerz-se, hag a oa bet marteze etre daouarn Azianed da genta, a voe diwezatoc'h etre daouarn indezeuropegerien, evit koueza a-benn an diwez e dalc'h turkegerien ha mongolegerien. Kent digoridigez an hent-houarn treuzsiberiat, e dibenn an XIX[vet] kantved, e veze graet dre gañvaled an holl genwerz etre Norz-Sina ha Kornog Azia. Tud Bouc'hara o devoa kañvaled a viliadou ma veze kaset en-dro drezo an eskemmadeg marc'hadourez etre an Indez ha Rusia (105). Turkomaned, Kalmouked, Kirgized ha Mongoled ar steppennou a biaoue tropellou bras anezo.

Kement mad a vez a-berz o gouennou-chatal da steppenniz, a zeu da doundrenniz ha da goadiz Sibe-

(104) Keñveria S. Reinach, *L'origine des Aryens : histoire d'une controverse*, 1892, p. 47, n. 1.

(105) Iranek e oa yez Vouc'hariz er Grenn-amzer, hogen turkekaet ez int bet abaoe. En Hen-amzer, edo Bro-Vouc'hara rann Sogdiana, eur satrapelez vras a impalaerded Persia ma oa Marakanda (bremañ Samarkand) ar gêr-benn anezi. Ar yez iranek komzet e Sogdiana ne oa netra ken moarvat nemet yez ar Skuthed a zalc'he ar vro kent ma voe aloubet gant ar Bersed er bloaziou 545-539 kent H.S. Betek an X[vet] kantved goude H.S. da vihana, e padas ar sogdieg da veza yez vras ar c'henwerz hag ar sevenadur adalek ar Mor Kaspiek betek Mandchouria, ha pa fellas d'an Durked *Oïgour*, d'ar Vongoled ha d'ar Vandchoued skriva en o yezou-i, digant ar sogdieg eo e kemerjont o lizerenneg.



ria eus eul loen nemetken : ar c'haro-erc'h doñv.
Ennañ emañ holl binvidigez al Laponed, ar Samo-
yeded, ar Vogouled, an Ostiaked, ar Goriaked hag
an Dchouktchïed (106). Trugarekaat d'ar c'haro-erc'h
e hell an holl bobladou-se beva er bloaz-pad e broiou
re griz ar goañv enno ha re dreut ar peuri d'ar gouen-
nou-chatal all da zont da vat. N'eus nemet ar c'haro-
erc'h a gement a ve evit ober e vagadurez eus touskan,
ken-karreg ha barv-gwez hep-tra-ken, ha dont yac'h,
lart ha kreñv diwar eun hevelep emveva. E vleo a zo
d'ezañ eur warez eus ar gwella ouz ar riou. Stankoc'h
ez int gantañ war e gorf eget gant ar c'hirvi all, ken
ma reont war e groc'hen eur gwiskad a bevar santime-
trad teoder. Anouedik n'eo ket a-hend-all, p'emañ
gwell gantañ mont da c'hourvez war an erc'h pe
war ar skourn bewech ma fell d'ezañ ec'hoaza ha
daskiriat. Naouspet mad a zeu digantañ da neb hen
piaou. E laez (107), e wad, e gig, e groc'hen, stiren-
nou e gigennou, e vouzellou, e eskern, e garn, e ger-
niel a dalv da vaga, da wiska ha da vinviaoua e ber-
c'henn. Stag ouz eun dranell ez a da loen-tenn, ha,
gant eur bas pe eun dorchenn war e gein, da loen-
samm pe da loen-tenn (108).

(106) Pennou-meuriad a zo, e-touez ar Goriaked hag an
Dchouktchïed dreist-holl, hag a biaou meur a viliad kirvi-erc'h
war eun dro.
(107) C'houek ha druz evel koavon eo al laez karvez-erc'h,
Brehm, *op. cit.* II, p. 488, bann 1.
(108) Marc'heget e vez ar c'haro-erc'h e Reter Siberia dreist-
holl, gant ar Yakouted hag an Dongouzed. An Dongouzed n'o
deus ket a dranellou. Ober a reont gant kirvi-erc'h da loened-
dibr ha loened-bas. A-c'haoliad ez eont war ziskoaz al loen, pa
n'eo ket kreñv a-walc'h kein hemañ da herzel ouz pouez eun
den. Ar bas da lakaat ar samm a vez, heñ ivez ha dre an hevelep
abeg, bepred war diskoaz ar c'haro. Ne ra ket diaes d'ar c'har-

Ne sav ket moarvat ken uhel en amzer dremenet doñvidigez ar c'haro-erc'h (*Rangifer tarandus*) ha doñvidigez al loened-chatal all. Meur a dra a denn d'hen anataat :

1° Niver ar c'hirvi-erc'h doñv piaouet gant Norz-Siberiz, ha d'ezañ beza bras-meurbet, a zo dister a-walc'h e-skoaz niver ar c'hirvi-erc'h gouez a gaver er vro. Pallas ha Wrangel, oc'h ergerzout Hanternoz Siberia er XVIIIvet-XIXvet kantved, o deus kejet eno ouz bagadou bras-divent a girvi-erc'h gouez, meur a vil loen e pep bagad, ma pade an dremenadeg anezo keit ha diou eurvez a-wechou (109). Ar c'hontrol eo a c'hoarvez gant ar gouennou-chatal ma sav da goz-tre er ragistorvez an doñvidigez anezo. Niver ar c'hezeg gouez o veva e steppennou Kreiz Azia n'eo netra e-keñver niver ar c'hezeg doñv piaouet gant steppenniz (110). N'eus ken a zremedaled gouez e gouele-

veger kerniel e jao, dre ma vez bepred ar c'haro-erc'h o stoui e benn p'emañ o kerzout F. Whymper, *Explorations de la Compagnie du Télégraphe sur les côtes de l'Asie*, war *Voy. et Av. dans l'Alaska*, p. 358 ; Chimkievitch, war *T. du M.* 1897, II, p. 610.

(109) Pep bagad bras a oa anezañ eilvagadou a bep daou pe dri-c'hant loen. Pep eilvagad a gerze eun tammig disrann diouz ar re-all, hep keja ganto. Beajou hir a vez embreget gant kirvi-erc'h gouez Siberia da vareou-zo eus ar bloaz. E dibenn miz mae ez eont eus ar c'hoadou da hañvi en toundrennou. E miz eost pe wengolo, e kuitaont an toundrennou hag e tistrôont da c'hoañvi er c'hoadou. Er broiou menezick, evel an Norvej, ne zivrôont ket. Pa zeu an hañv, e krapont betek ar skournredennou hag an erc'hegi. En diskar-amzer, e tiskennont izeloc'h gant ar menez.

(110) Komz a reomp amañ eus ar c'hezeg manet gouez a-holl-viskoaz evel marc'h gouez Dzoungaria (*Equus Prjevalskii*) ha darn eus an tarpaned o kantren er steppennou. Ar c'hezeg gouez a gaved en XIXvet kantved e gouelec'hiou Amerika, ar re a oa o veva e korniou-zo a Europa er Grenn-amzer a oa andon o gouenn e kezeg doñv dianket, E. Périer, *La Vie des Animaux*



c'hiou Arabia (111). Evit ar gouennou kosa-doñvaet, evel hor gouennou kon hag oc'hen, n'eur ket zoken evit kavout bremañ loened gouez kenouenn d'ezo, ha keit emañ tro a-hend-all ar gouennou doñv-se diwar stumm an hen-ouennou pleistokenel ken ez eo eur gudenn dizirouestlus adsevel an istor anezo.

2° (*a*) Disheñvel e meur a geñver emañ ar c'haro-erc'h doñv diouz ar c'haro-erc'h gouez. N'eo ket ker bras ha ker kreñv ha hemañ. Ha disneusoc'h eo egetañ. (*b*) Ha koulskoude eul loen hanter-ouez a zo anezañ c'hoaz. Hep skoazell kon ne ve ket al Laponed evit ren an tropelladou anezo. Ha da c'horo ar c'harvezed, ez eo ret o lasbanna hag o staga (112). An daou dra-se (*a* ha *b*) a ziskouez penaos, hep beza eus an nevesa, n'eo ket koz a-walc'h koulskoude doñvidigez ar c'haro-erc'h evit ma vije deuet drezi kemm e temz-spered ar ouenn.

Emañ bremañ c'hoaz kirvi-erc'h gouez o tiskenn, gant aradennad an Oural, ken izel davet ar c'hreisteiz ha Kazan hag Orenburg, e rannvro ar steppennou. Eno eo marteze e voe doñvaet ar c'haro-erc'h da genta, gant Finned pe gant Skuthed, da vihana gant gwenngroc'heneien (113). An astennidigez eus ar

*illustrée : Mammifères*, gant A. Ménégaux, II, pp. 216-9 ; Brehm, II, pp. 306-26 ; E. Linckenheld, *Notice sur les chevaux sauvages, bisons, aurochs et élans dans les Vosges*, war *Anthr.* 1928, pp. 245-9.

(111) Bez' ez oa anezo c'hoaz, er rannvro dalc'het gant Nabataïz d'ar mare m'edo Strabon o sevel e Zouaroniez, XVI, 4, 18.

(112) Brehm, II, pp. 487-8.

(113) Aelianos, a skrive en IIIvet kantved goude H.S., a lavar e ra ar Skuthed gant kirvi damesaet e-lec'h kezeg-dibr. Amañ Skuthed a hell beza evit ar Finned kerkouls hag evit ar gwir Skuthed, Skuthia dre astenn-ster o veza aet da arouezia e gresieg holl gevrenn hanternoz Europa hag Azia. *Tarandos* a vije

c'haro-erc'h doñv war-du ar Reter, betek aod ar Mor Habask, a c'hoarvezas goude an dreizidigez eus strizmor Behring gant an diweza bagadou a yeas eus Azia da vrôa en Amerika. Anez, n'eus arvar ebet o dije ar bagadou-se degaset ganto en o bro nevez eul loen ken talvoudus. Nag an Eskimoed nag an Indianed n'o deus anavezet ar c'haro-erc'h doñv euraziat. An holl girvi-erc'h o veva en Amerika a zo anezo kirvi-erc'h gouez o tenna da eilouennou diouto o-unan eus Amerika (114). Hag an arnodadou graet betek-hen gant diskennidi Europiz d'o doñvaat o deus c'houitet a-grenn.

bet ano thrakek pe skuthek ar c'haro-erc'h, E. Philipon, *Les peuples primitifs de l'Europe méridionale*, 1925, pp. 43, 252.

(114) Karo-ejen a vez graet peurliesa eus karo-erc'h Amerika. Bez' ez eus peder eilouenn anezañ : karo-ejen an Hanternoz (*Rangifer tarandus arcticus*) ; karo-ejen ar Groenland (*R. t. groenlandicus*) ; karo-ejen an Douar-nevez (*R. t. terrae-novae*) ; karo-ejen ar c'hoadou (*R. t. caribou*). War a lavarer, ne vije *caribou*, *cariboo* e saozneg Amerika, nemet eun trefoedadur eus an ano lakaet d'ar c'haro-erc'h gant traperien c'hall ar C'hanada : *cerf-bœuf*.



# Kreiz ha Reter Azia (Tibed, Mongolia, Manchouria, Bro-Sina, Korea, Japan)

Daouzek milion kilometrad-karrez a zo dindan ar rannved-se, pemp kant milion a dud o veva warnañ dre o braskonta (1). En eun dachennad-douar ken ec'hon, n'eus (ar Japan lakaet er-maez) nemet eun nebeut lec'hiou hag a ve bet kaset da benn enno furchadennou e-keñver ar ragistorvez. Ha dister, a-hendall, eo an anaoudegez hon eus eus an danveziou-gouenn oc'h ober ar boblañs-vremañ anezi, pa n'eo bet studiet, muzuliet ha taolennet nemet eun nebeut miliadou tud (2).

Paot e hañval beza, e Kreiz ha Reter Azia, ar roudou a-ziwar kement oadvez a zo bet er ragistorvez abaoe hen-varevez ar maen betek oadvez an houarn. Aod Mandchouria, aodou ar Japan, glannou stêr Amour a zo hadet stank warno krugadou kregin-mor ha drein-pesked a-zilerc'h predou ar ragistorvezidi. Darn eus ar c'hrugadou-se en em gav uhel-meurbet a-us d'al live diraezet bremañ gant ar mor. Kavet ez eus bet enno binviou o tenna da nevez-varevez ar

(1) Schrader ha Gallouédec, *Géogr. de l'Asie, de l'Afrique et de l'Océanie*, eil mouladur, 1894, pp. 191, 235.

(2) Ar Japan lakaet er-maez adarre. Bez' ez eus er vro-se, abaoe eur c'hant vloaz, ragistorourien, hendraourien ha denoniourien o deus kaset da benn kalz a labouriou.

maen, d'ezo eur stumm diouto o-unan. Er broiou-se, hag ivez e Korea hag e Mongolia, e tegouezer gant mein-sounn heñvel ouz re Europa ha Kornog Azia. Bouc'hili maen-lufret a zo bet kejet outo e Bro-Sina, er biz anezi (Feng-tien), er gwalarn (Kan-sou), er c'hreiz (Ho-nan) hag er c'hreisteiz (Yun-nan).

E gouelec'h Kobi (Mongolia) en em gav ar binviou diwar-lerc'h hen-varevez ha nevez-varevez ar maen war varr an douar, hag, e meur a lec'h, ez int a-gemmesk en hevelep doare hag er gouelec'hiou kras all eus ar bed, ar Sahara da skouer, e-lec'h m'eo padet hogos digemm betek ennomp gorread pleistokenek an douar. Disheñvel en em ziskouez an daou rummad binviou-se er broiou m'eo bet o labourat disehan a-hed an amzervez nerz ar gouelezennerez. Anat-splann eo bet lakaet al lerc'h-ouz-lerc'h eus an daou oadvez-maen, e broiou ar Reter-Pella evel amañ en Europa, dre ar furchadennou graet nevez-zo gant an Tadou gall Teilhard de Chardin ha Licent e Kreisteiz Mongolia ha Norz-Sina, er rannvro anvet *Ordos* ha war ar bevennou anezi (3).

War greiz he red, stêr vras Norz-Sina, an Houang-ho « Stêr Velen » (4), a ya er-maez eus Bro-Sina evit ober e Mongolia eur gammdroienn hir, d'ezi 700 kilometrad hed. En tu-hont d'ar gammdroienn-se emañ gouelec'h Kobi. En tu-mañ (5), bevennet en hanternoz, er c'hornog hag er reter gant ar stêr, er c'hreis-

(3) *Anthr.* 1925, pp. 201-34 ; 1928, pp. 573-8 ; M. Boule, H. Breuil ha Teilhard de Chardin, *Le Paléolithique de la Chine*, war *Archives de l'Institut de Paléontologie humaine*, Levrenn IV, 1928.

(4) *Ho* « stêr » e sinaeg ; *houang* « melen ».

(5) *En tu-hont* da lavarout eo « en hanternoz », *en tu-mañ* da lavarout eo « er c'hreisteiz », o lakaat emeur e Bro-Sina.



teiz gant Moger Veur Bro-Sina (6), emañ bro steppennek an Ordos. Furmaduriou pleistokenek douar an Ordos a zo diwar hoaladou disheñvel. Bez' ez eus, o vont eus an endoun d'ar barr :

1° Gweleadou traez hag atredaduriou eus dibenn ar plioken ha derou ar pleistoken o tenna d'al livead sanmenek. D'al livead-mañ eo ivez e tenn kenpegaduriou eskernek an Tche-li, en o zouez re Chou-kou-tien, e-kichen Pekin, ma 'z eus bet kavet enno dent-mala, d'ezo stummadou denheñvel (7).

2° Douarou melen, pleistokenek diarvar-anat dre an eskern loened enframmet enno (frikorneg fri-speurennek, h.a.). An douarou-se a zo anezo diouz traoñ kenpegaduriou, ha, war c'horre, traez ha leus a-weleadou. En douarou melen-se, d'an diaz, eo e kaver aspadennou eus ijinerezou hen-oadvezidi ar maen.

3° Lec'hid ha traez, a-gevret enno fosilennou al

(6) Ramzela labour diwar dourn mab-den e oa Moger Veur Bro-Sina, p'en em astenne hep torr na boulc'h war hed 3.500 kilometrad. El lec'hiou m'eo chomet difreuz, he deus dek metrad uhelder, dek metrad ledander diouz traoñ ; pevar metrad ledander diouz krec'h. War he lein ez eus eun hent gwarezet mat a-gleiz hag a-zehou gant mogeriou kranellet. Pep kant metrad touriou a-c'haoliad war ar Voger hag o valira warni. Savet eo bet er bloaziou 247-204 kent H.S. gant Sinaïz, war c'hourc'hemenn an impalaer Che Houang-ti, evit sparla an hent da argadennou drastus ar varc'hegerien eus steppennou Mongolia ha Mandchouria. Padal n'he deus ket miret ouz Bro-Sina a veza kabestret gant an Durked da genta, gant ar Vongoled da c'houde, ha gant ar Vandchoued da ziweza, pa 'z eo gwir na dalv da netra ar gwella linennou-difenn nemet ha bez' e vije atao ouz o diwall tud a galon. A-zivout an oberenn veur-se hag he zalvoudegez e-keñver skiant ar brezel, lenn eveziadennou ar c'homandant D'Ollone, *La Chine novatrice et guerrière*, 1906, pp. 22-6 ; *Les Derniers Barbares*, 1911, pp. 346-7.

(7) *Anthr.* 1929, p. 224.

leus diweleadet, ha relegou diwar loened o veva bremañ c'hoaz er vro. N'eus roud ebet koulskoude er gweleadou-se eus ijinerezou nevez-varevez ar maen.

4° Gwiskad douar-du, tanav a-walc'h (eus eur metrad da dri metrad an teoder anezañ), ennañ roudou stank diwar ijinerezou nevez-varevez ar maen.

Eun dra a bouez da evesaat outañ eo en em gav dalc'hmat e douna gweleadou an Douarou melen ehanlec'hiou henoadvezidi ar maen. Ehanlec'h ar Choei-tong-keou, en tu-mañ d'ar Voger Veur, a oa ugent metrad diouz gorre an douar (8). El lec'h-se ez eo deuet al leus d'en em zastum en eun izelenn riblennet gant furmaduriou sanmenek, d'ezo stumm savennou diriheñvel. A-led emañ al leus war an Douarou ruz pontek. Ar Choei-tong-keou, eun adstêr a-zehou d'an Houang-ho, he deus divouedet he naoz a-dreuz d'al leus betek ar strad-diaz anezañ.

E korn gevred an Ordos, kanienn ar Sjara-osso-gol (9), d'ezi 65 metrad dounder, a zo bet kleuzet en he fez e furmaduriou pleistokenek (traez ha pri) a-led war kragou eus an eil-hoalad. Ar roudou a-ziwar-lerc'h hen-oadvezidi ar maen en em gav endounet er furmaduriou-se, **seiz metrad a-us da live ar stêr**, 58 metrad a-is da leur an uhelenn.

Er c'hreisteiz d'ar Voger Veur en em astenn Bro al Leus Bras (10), m'emañ al leur anezi 200 pe 300 metrad

(8) Binviou maen-benet heñvel ouz ar re kavet e Choei-tong-
keou a zo bet dizolôet gant an Amerikaned war ar barr e goue-
lec'h Kobi, *Anthr.* 1925, p. 404.

(9) *Gol* a dalv « stêr » e mongoleg.

(10) *Houang-tou* « douar melen » a vez graet eus al leus
gant Sinaïz. Dindan al leus emañ rannvroiou a-bez a Vro-
Sina : Pe-tchi-li, Chan-si, Kan-sou, Chen-si, Ho-nan, Chan-



a-us da steppennou an Ordos. A-led war an Douarou ruz pontek emañ ar gwiskad leus, d'ezañ betek 150 metrad teoder. Ar roudou diwar ijinerezou hen-varevez ar maen en em gav el lodennou douna anezañ.

Ar relegou loened o tont en douarou melen a-gevret gant ar binviou henvaenek a zo diwar tri rummad gouennou :

1° ar gouennou aet diwar ar bed : Olifant kantreer (*Elephas nomadicus*), Frikorneg fri-speurennek (*Rhinoceros tichorhinus*), eun doare kañval bras-meurbet (*Camelus Knoblochi*), ar c'haro hirgornek (*Cervus megaceros*), an ejen-meur (*Bos primigenius*), bleizbroc'h ar c'heviou (*Hyaena spelaea*).

2° ar gouennou aet diwar ar vro : ar struskañval (*Struthiocamelus*), paot-meurbet ar viou karrekaet anezañ (*Struthiolithus*) ; ar bleizbroc'h roudennek (*Hyaena striata*).

3° ar gouennou o veva bremañ c'hoaz er vro : marc'h gouez Dzoungaria (*Equus Prjevalskii*), an damazen (*E. hemionus*), ar c'haro (*Cervus elaphus*), ar bleiz (*Canis lupus*), h.a.

Studi an holl relegou-se a ziskouez ez eo aet war zistankaat er vro ar gouennou-loened abaoe derou ar pleistoken bete-vremañ, moarvat da heul ar yenaat eus an temz-amzer. Ouspenn-se, diwar gouennou boas da veva en eur vro dindan pradennou meur eo loened an Douarou melen, hag a-gemmesk en o zouez e tegouez gouennou an hanternoz ha gouennou ar c'hreisteiz.

toung. C'houec'h kant metrad teoder en deus ar gwiskad leus
e lec'hiou a zo, rec'hel an endoun o sevel a-us d'ezañ a-vene-
ziadou evel enezennou a-us d'ar mor.

Diouz lec'hiadur an aspadennou anezañ, pell a-us d'an holl relegou-se, e gwiskad-barr an douar, e tiskouez nevez-varevez ar maen beza eno, evel en Europa, eun oadvez nes da zerou an istorvez. Eno ivez, evel en Europa, emañ ar poderez-pri oc'h arouezenna an oadvez-se. Bez' ez oa, e dilerc'hiadou-kegin aodou ar Japan, traezou diwar dourn eur bobl hag a ouie stumma podou-pri hag oberia binviou askourn ha maen, darn anezo lufret. Diouz ar stumm gant ar podou-pri kavet enno, ez eo bet eilrannet nevez-varevez ar maen er Japan etre tri rannoadvez :

Kenta rannoadvez. — Podou bras ha teo-meurbet, diaoz, dourgennou bras outo, ha warno linennaduriou izelvos kroumm ha trôellek.

Eil rannoadvez. — Podou warno linennaduriou kroumm ha trôellek enskejet ; priennet moanoc'h ; dourgennou bras ha bihan.

Diweza rannoadvez. — Podou aornaduriou enskejet warno ; priennet-moan ; rouez a-walc'h (11).

Raktal war-lerc'h an diweza rannoadvez-se e teu an oadvez anvet *Hanibe-Iwaibe* gant ragistorourien ar Japan, da lavarout eo oadvez ar metal, a zo anezañ ivez kentistorvez ar Japan (12).

E Bro-Sina, ar sevenadur nevez-vaenek a zo bet

(11) An tri rannoadvez-se a zo bet rannet pep-hini d'e dro en eilrannoadveziou a vije didalvez o menega amañ.

(12) H. Matsumoto, *Notes on the Stone Age People of Japan*, war *American Anthropologist*, Levrenn 23, niverenn 1, 1921 ; *Anthr.* 1923, pp. 227-9 ; K. Hamada, *Report upon the Excavation of a Neolithic Site at Ko, in the Province of Kawachi*, war *Reports upon Archaeological Researches in the College of Literature, Kyoto Imperial University*, II, 1918, pp. 1-19 ; S. Umehara ha S. Shimada, *Notes on Neolithic Sites at Takagasa and at Kishi*, ibid. pp. 20-2 ; *Anthr.* 1921, pp. 136-7.



kavet ar roudou anezañ e Yang-chao-tsun (rannvro Ho-nan), e Cha-kuo-tun (rannvro Feng-tien) hag er C'han-sou, a hell beza amzeriadet etre 2000 ha 1500 kent H.S. Er C'han-sou, binviou kouevr, kavet en eun douez gant ar binviou maen, a verk eun oadvez-a-dremen etre nevez-varevez ar maen hag oadvez ar metalou. Ar podou livet, kinkladuriou linennekaet warno, a zo heñvel-nes ouz ar podou bet stummet e Mezopotamia-Izela war-dro ar bloaz 3000-2500 kent H.S., war harzou reterel Persia d'an hevelep mare, e Kaokazia, ha gant saverien kenta sevenadur Anau (Turkestan). *Sevenadur Yang-Chao* a zo bet graet eus ar sevenadur sinaek-se. Bez' ez oa tra eur boblad c'hounideien-douar. Ar stummadou gant relegou ar c'hounideien-douar-se a ziskouez e oant diwar eur c'hemmeskadur gouennou, pa hell mont an aroueziadur-penn ganto eus 69 (hirbennegez-dreist) betek 90 (krennbennegez-dreist), hag an aroueziadur-fri eus ar voanfriegez d'ar grennfriegez. An darnvuia eus ar sebelidi, hironed anezo, a zo pennet-etre (eus 75 betek 79). Ar vent a zo etre bras ha bihan. Dre vras ez eo heñvel a-walc'h pobl Yang-Chao ouz Norz-Sinaïz vremañ. Hiniennou eus ar c'hlopennou o tont eus an oadvez rakmetalek a zo balirekoc'h ar fri ganto eget na vez gant Yang-Chaoïz, hag ez eus ouspenn, er peb-all eus eskern o c'horf, heñvelderiou ouz o nesaat da wenngroc'heneien Kornog Azia (13).

(13) H. Maspéro, *La Chine antique*, 1927, p. 2, n. 1 ; M. Granet, *La Civilisation chinoise*, 1929, pp. 68-78 ; Haddon-Van Gennep, op. cit. pp. 200-2 ; J. G. Anderson, *An Early Chinese Culture*, Pekin, 1923 ; *The Cave Deposit at Sha-kuo-t'un in Feng-tien*, war *Palaeontologia Sinica*, D. I, 1, 1923 ; *Preliminary Report on Archaeological Research in Kansu*, Pekin, 1925 ; Arne, *Painted Stone Age Pottery from the Province of Honan*, Pekin,

Dilerc'hiadou-kegin ar Japan a zo paot enno ar beziou. An darnvuia eus an dud daskoret gant ar beziou-se a oa bet sebeliet en o daou-groumm, gourvezet a-c'houen o c'hein pe war o c'hostez. Stank a-walc'h eo ar c'hinkladuriou-korf, dreist-holl er beziou merc'hed yaouank ha bugale : bez' emañ anezo kleierigou-skouarn e furm lagadennou pe e furm kleierigou, paterennou diwar troiou-gouzoug pe diwar troiou-brec'h. An traezou-se a zo e pri poaz, e maen (maenjad a-wechou), e korn karo, e dent moc'h-gouez. An darnvuia eus ar c'horfou bet dizolôet e beziou enezenn Miyato a oa livet e ruz gant pri-houarn, dreist-holl en o c'hevrennou uhela : eskern an askre ha re an dremm. En ehanlec'hiou all n'oa roud ebet eus al livadur-se (14).

Bez' ez eus gant ar relegou-tud eus beziou nevezvaenek ar Japan eur rumm stummadou kenvoutin. Setu amañ ar pep pouezusa anezo : bolz-klopenn izel ha plaen ; eskern inkaek (pe etreklorennek) kreñv alïes (15) ; dremm ledan-meurbet ; eskern-jod balirek.

1925 ; Davidson-Black, *Memoirs of the Geological Survey of China*, A, 5, 1925, p. 52 ; *The Human Skeleton Remains from Sha-kuo t'un*, Pekin, 1925 ; *A Note on Physical Characters of the Prehistoric Kansu Race*, Pekin, 1925.

(14) H. Matsumoto, *op. cit.* ; *Anthr.* 1923, p. 227.

(15) Askourn inkaek a raer eus eun adaskourn en em gav a-wechou dazlec'hiet etre eskern klorenn ar penn. Inkaek a vez graet anezañ dre ma vez kavet stank gant Indianed ar Perou e-lec'h ma rene gwechall an Inkaed. Kejout a raer outañ 20 gwech dre gant peurglok ha 5 gwech 4 dre gant diglok e klopennou ar Beruvianed ; 10 kwech diglok, hag 1 wech 3 peurglok e klopennou ar peb-all eus an Indianed ; 6 gwech dre gant diglok hag 1 wech 5 dre gant peurglok e klopennou ar Vorianed. E klopennou Europiz e tegouez rouesoc'h c'hoaz diglok ha hogos nepred peurglok.



gwaregou-jod teo ; eskern-fri striz, gwariet-meurbet war-grec'h ha kroummet diouz ar skejadur plaen ; h.a. (16).

Keñver-ha-keñver gant ar stummadou kenvoutin-se, ez eus en eskern nevez-oadvezidi ar maen er Japan disheñvelderiou a ro tu d'o c'hevrenna etre tri doare-neuziad :

1° Neuziad Aochima, diouti relegou Aochima ha darn eus relegou enez Miyato : ment vihan pe a-vec'h krenn (eus 1 metrad 58 betek 1 metrad 62), penn bras hirbennek pe pennet-etre, dremm rakkarvanek muioc'h pe nebeutoc'h, tal stouet war-dreñv.

2° Neuziad korrheñvel Miyato, berroc'h mentet c'hoaz, penn nebeutoc'h bras, krennbennek, dremm blaen-meurbet ha sounngarvanek, tal a-serz, karvan-draoñ voan.

3° Neuziad Tsukumo, mentet-uhel a-walc'h (1 m. 70) ; penn bras, hogen a-vent kevatal gant ar c'horf, krennbennek ; dremm blaen, sounngarvanek ; tal a-serz ; karvan-draoñ voan ; elgez valirek-meurbet.

Dre eskern e izili ez eo heñvel doare-neuziad Tsukumo ouz Kro-Magnoniz. Heñvelderiou ouz Europiz a weler ennañ : e stummadur an dremm, an diougarvan hag an dent. Nesoc'h c'hoaz ouz Europiz eo eget an Aïnoued-vremañ (17).

(16) An darnvuia eus ar stummadou-se a gaver gant an Aïnoued-vremañ. Kalz anezo a weler en eskern pobladou-zo a Europa e dibenn hen-varevez ar maen hag e-pad nevez-varevez ar maen. *Anthr.* 1923, p. 228.

(17) H. Matsumoto, *op. cit.* Keñveria Suzuki, *Notes on the Comparative Tables of Craniological and Anthropological Measurements*, war *Report upon Archaeological Researches in the Department of Literature, Kyoto Imperial University*. II, 1918, p. 23 ; Hasebe Kotondo, *Study upon the Human Bones found at Ko, in the Second Excavation*, ibid. IV, 1919-1920, pp. 9-19 ; *Anthr.* 1923, pp. 588-9.

Ar re-mañ a zo anezo eur ouenn gemmesket (18). An neuz-korf a vez kavet ar stanka gant ar wazed a zo europatheñvel : kroc'hen gwenn (gwenn-arwenn pe wenn kramennet), dremmadur europek, daoulagad diveskell, baro stank. Liou an daoulagad a ya eus ar gell splann-meurbet d'ar gell-du. Eun nebeut gwazed a zo ganto daoulagad glas-gwer. Liou ar bleo a zo du ; gwagennek ez int gant ar wazed ; nebeutoc'h gwagennek, eeun aliës zoken gant ar merc'hed. An Aïnoued a zo hirbennek (aroueziadur-penn : eus 69 betek 77) pe pennet-etre (eus 78 betek 83). Bihan eo o ment peurliesa (eus 1 m. 56 betek 1 m. 60). Ar fri ganto a zo mentet-etre evit ar muia. Friou moan ha friou ledan a gaver koulskoude. Disheñvel diouz ar wazed eo ar merc'hed peurvuia, pa vez aliës ganto stummadou mongolheñvel, ha gant hiniennou anezo zoken stummadou morianheñvel. Diwar se e tastumer pe e oa nebeut a vaouezed eus o gouenn gant gourdadou an Aïnoued, pe e veze ganto ar c'hiz da gemer adwragez digant gouennou all (19).

Bez' edo Aïnoued o veva gwechall en hanternoz enez Nippon, hag e kaver c'hoaz stummadou diwar o gouenn (ar vlevegez korf ha dremm, dreist-holl) gant hiniennou eus Japaniz ar c'horn-bro-se. Dindan vreutaat eo c'hoaz ha bez' eo bet e dalc'h an Aïnoued holl

(18) An Aïnoued a zo anezo meuriadou hemolc'herien ha pesketaerien habask o veva en enez Yezo, e kreisteiz enez Sac'halin hag e darn eus enezennou Kouril. *Aïnou* eo furm reiz o ano ha neket *aïno*. *Aïnou* a dalv « den » er yez aïnouek, *aïno* « ki ». Eur yez digenseurt eo houmañ. Dre he stumm e talc'h ouz rummad ar yezou daspegus, S. Eliseev, *La langue aïnou*, war Meillet ha Cohen, pp. 263-7.

(19) G. Montandon, *Aïnou, Japonais, Bouriates*, war *Anthr.* 1927, pp. 97-124, 329-54.



enezennou ar Japan pe darn anezo hepken. Hervez denoniourien ar Japan, o deus studiet piz poblañs o bro ha keñveriet ar stummadou anezi ouz stummadou ar ragistorvezidi, e vije Japaniz-vremañ diwar eur c'hemmeskadur eus gouennou nevez varevez ar maen gant ar rummadou argadourien a zeuas diwezatoc'h, e-pad an istorvez, da anneza er vro : Indoneziz (Pareïz pe Gentvaleziz), Koreïz, Mandchoued, Mongolheñveled (20).

N'eo ket lakaet anat betek-hen orin ha kerentiez ar yez japanek. Bez' ez eus heñvelderiou stank etrezi hag ar c'horeeg. Eur yez kenstrollus (pe daspegus) eo evel hemañ (21). Bez' ez eus, a-hend-all, eur c'hant bennak a c'heriou e japaneg hag a heller nesaat ouz geriou e boaz er yezou gevredaziadek (22).

(20) H. Matsumoto, *op. cit.* ; Y. Koganeï, *Ueber die Urbewohner von Japan*, war *Mittheilungen der Deutschen Gesellchaft für Natur-und Volkerkunde Ostasiens*, 1902, Levrenn 9, pp. 297-329 ; Y. Koganeï ha G. Ossawa, *Das Becken der Aïno und der Japaner* war *Mittheilungen aus der Medicinischen Facultaet der Kaiserlich-Japanischen Universitaet zu Tokio*, 1900, Levrenn 4, fesk. 7, pp. 277-340 ; R. Torii (trôet e galleg gant an Tad Tulpin), Les *Aïnous des Iles Kouriles*, war *The Journal of the College of Science, Imperial University of Tokyo*, 1919, Levrenn 42, pp. 1-337 ; A. Matsumura, *A Contribution to the Physical Anthropology of Japan*, war *Journal of the Faculty of Science, Imperial University of Tokyo, Section V, Anthropology*, 1925 ; A.G. Rojdiestvienski, *K antropologhii Iapontsev*, war *Rousski antropologhitcheski Journal*, 1912, fesk. 1, pp. 43-4 ; Haddon-Van Gennep, pp. 181-2 ; Pittard, pp. 496-504 ; Deniker, pp. 450-1 (kenta mouladur).

(21) Evel ar c'horeeg, en deus ar japaneg amprestet eleiz a e'heriou digant ar sinaeg. Ar c'horeeg ouspenn a zo bet levezonet gant ar mandchoueg hag ar mongoleg, S. Kanazawa, *The Common Origin of the Japanese and Korean Languages* ; keñveria S. Eliseev, war Meillet ha Cohen, p. 255.

(22) N. Matsumoto, *Le japonais et les langues austroasiatiques, étude de vocabulaire comparé*, 1928 ; *Bulletin de la Soc.*

Ouz rummad ar yezou kenstrollus (pe daspegus) e talc'h ivez ar yezou komzet gant steppenniz o veva e kevrenn hanternoz ar rann vras a Azia ma pledomp ganti bremañ : mandchoueg, mongoleg ha turkeg (23). Bez' ez eus heñvelderiou bras ha stank etre an teir yez-se e-keñver geriadur (24), soniadur ha kevreadur. Ker paot n'eo ket an heñvelderiou e-keñver ar stummadur (25).

Ar peb-all a Greiz hag a Reter Azia a zo bremañ, evit an darnvuia, e dalc'h teir yez vras a sevenadurez, an tibeteg, ar sinaeg hag an taïeg. Yezou unsillabennek pe o tenna d'an unsillabennegez eo ar re-se (26).

*de Linguistique de Paris*, 1929, Levrenn 29, feskad 2, niverenn 87, pp. 266-7. Kerentiad ar yezou gevredaziadek a zo ennañ an annameg, komzet war aod reterel Indez-Sina, ar yezou monek-c'hmerek komzet dreist-holl e kreiz hag e kreisteiz al ledenez indez-sinaek, ar yezou kolek komzet e biz hag e reter India.

(23) J. Deny, war Meillet ha Cohen, pp. 185-243. Setu amañ skoueriou eus an daspega er yezou-se. Turkeg *at* « marc'h » (lïester *atlar*) : *atim* « va marc'h », *atlarim* « va c'hezeg » ; *oda* « kambr » (lïester *odalar*) : *odalarda* « er c'hambrou » ; *tefter* « kaier », *tefterim* « va c'haier », *tefterimde* « em c'haier ». Mongoleg *gar* « ti » : *garta* « en ti », *gartam* « em zi ». Tongouzeg *bira* « stêr » (lïester *biral*) : *biradu* (mandchoueg *birade*) « er stêr », *biraldu* « er stêriou ». Ar pep brasa eus ar skoueriou-mañ a zo diwar A. Hovelacque, *La linguistique*, pevare mouladur reizet ha kresket, pp. 145-6, 149.

(24) Ano ar marc'h, da skouer, a zo an hevelep hini e mongoleg hag e mandchoueg : *mori*, *morin*. Kont Henry Russell-Killough, *Seize mille lieues à travers l'Asie et l'Océanie*, 1864, I, pp. 111, 180.

(25) Deny, *op. cit.* pp. 185-6.

(26) E tibeteg klasek, da lavarout eo er yez veur e boaz gant pennou bras ar vro, ez eo aet ar geriou berroc'h hag uzetoc'h eget er rannyezou komzet gant ar meuriadou war-lerc'hiet, diseven pe hanter-ouez. Ansillabennek eo deuet da veza ar c'hentgeriou e tibeteg klasek dre goll o vogalenn : da skouer, e lavarer s-na « fri » e-lec'h se-na, hiroc'h furm miret gant al loutseeg, yez eur boblad warlerc'hiet, J. Przyluski, war Meillet ha Cohen, p. 369.



A hellfe beza e vije bet an hevelep andon d'ezo. N'eur ket avat evit gouzout pe stumm a zo bet d'ar yez koz-se. Diwar lakaat e kemm kenetrezo ar rannyezou sinaek, ha studia an danvez degaset gant ar geriaduriou koz, e teuomp da zamwelout doare ar c'hensinaeg nemet d'eur mare m'edo endeo aet gwall-uzet ar yez-se ha pell bras diouz hec'h orin (27). Abegou mat a zo da gredi e oa eus ar c'hentsinaeg eur yez lïessillabennek ha trôadennaouüs (28). Evel-se edo stummet ivez, moarvat, ar c'henttibeteg.

Komzet emañ an tibeteg adalek ar C'han-sou ha lenn *Koukou-nor* er biz (29) betek aradennad an Hima-

(27) Przyluski, *op. cit.* pp. 361-5:

(28) B. Karlgren, *Le Proto-chinois, langue flexionnelle*, war *Journal asiatique*, 1920, pp. 205-32 ; *The Reconstruction of Ancient Chinese*, war *T'oung-Pao*, levrenn XXI, Leiden, 1922 ; *Sound and Symbol in Chinese*, London, 1923 ; *Analytic Dictionary of Chinese and Sino-Japanese*, Paris, 1923 ; *Philology and Ancient China*, Oslo, 1926. Kerkent hag ar bloaz 1874 e oa bet spisaet ar vezañs a wriziennou-geriou dioulizerennek (eur vogalenn etre diou gensonenn) en hen-sinaeg gant L. de Rosny, war *Transactions of the Second Session of the International Congress of Orientalists*, London, 1874, hag er pennad loreet gant Ensavadur-Meur Bro-C'hall eus e *Histoire de la Langue Chinoise* (L. de Rosny, *La Civilisation japonaise*, 1883, pp. 18-9). Lenn ivez Doktor Terrien de Lacouperie, *Le non-monosyllabisme du chinois antique : l'écart entre les langues écrite et parlée d'aujourd'hui et l'histoire de la langue écrite.*

(29) En hanternoz d'an Tibed tudet, oc'h ober an disrann etrezañ hag an Turkestan reterel, ez eus an Tibed didud a zo bet treuzet gant G. Bonvalot hag ar Prins Henri d'Orléans e 1889-1890. War-hed eun nebeut dervezennou-kerzed en hanternoz d'an Nam-tso eo e voe kejet ganto ouz Tibetiz vesaerien loened (G. Bonvalot, *L'Asie inconnue*, pp. 141-237). — *Nam-tso* « Lenn an Neñv » e tibeteg (*nam* « neñv », *tso* « lenn »). Ar Vongoled en o yez a ra anezi *Tengri-nor* (*tengri* « neñv » ha « Doue », *nor* « lenn »). Al lenn anvet *Koukou-nor* « Lenn C'hlas » gant ar Vongoled a vez graet anezi *Tso neun-po* e tibeteg ha *Dzin-Haï* « Mor glas » e sinaeg. Prjevalski, *Mongolie et Pays des Tangoutes*, p. 217.

laya er c'hreisteiz, adalek harzou Se-tchouen hag ar Yun-nan er reter betek al Ladak er c'hornog (30). Ermaez eus an Tibed, e lodennou kornogel ha kreisteizel Bro-Sina, e vez komzet gant pobladou a zo yezou kar d'an tibeteg : al loloeg, ar mossoeg, hag all. Darn eus ar yezouïgou komzet en Tonkin-Uhela (an houniëg, da skouer) hag an darnvuia eus ar yezou komzet e Birmania a zo anezo ivez yezou a ouenn dibetek. Bez' ez eus war-dro ugent milion a dud o komz yezou tibetek, tri milion a-vec'h war an niver-se o chom en Tibed (31).

Ar sinaeg, heñ, a zo komzet gant tri c'hant milion a dud. Bez' edo anezañ, e derou-kenta an istorvez, yez eur bobl o chom en Hanternoz, war ziou c'hlann an Houang-ho izela hag ar Oueï-ho, hec'h adstêr. Ar bobl-se a rae anezi hec'h-unan an ano a Gant-Kerentiad. Ne ouzer ket a be lec'h e oa deuet di ar C'hant-Kerentiad-se. Dre vrezel eo da vihana o doa perc'hennet bro an Houang-ho, p'edont eno o terc'hel e servelez « Barbared » diwar ouenn mistri koz ar vro (32). Tud en o frankiz ha served, ne save ket ar

(30) E penn kornok ar vro dalc'het gant an tibeteg, e vez komzet gant eun nebeut meuriadou menezidi o chom en Dardistan eur yez digenseurt, ar bourouchaskieg pe gandjouteg, Zarubin, *Verchikskoje narechije kandjoutskovo jazyka*, war *Zapiski, kollegij vostokovedov*, II, 2, pp. 275-364, Leningrad, 1927 ; D. L. R. Lorimer, war *Journal of the Royal Asiatic Society*, 1928, pp. 654-61. Diwar-benn Kandjoutiz hag o bro, lenn ar Prins Louis d'Orléans et Bragance, *A travers l'Hindou-Kouch*, 1906, pp. 182-238.

(31) Digevannezus d'an den ar pep brasa eus an Tibed, en abeg da uhelded an douarou ha da grizded an temz-amzer. D'ar vro ec'hon-se e terefe al les-ano a Dôenn ar Bed kentoc'h eget d'ar Pamir.

(32) « Barbared » a zo bet graet a bep eñvor den gant Sinaïz



boblañs, er vro dalc'het gant ar C'hant-Kerentiad, en tu-hont da zaouzek milion a dud, hervez eun niveradeg graet er bloaz 684 kent H.S. (33). E-doug an istorvez, e teuas roueed ar C'hant-Kerentiad da astenn tamm-ha-tamm o c'hraban war an holl vro a anvomp bremañ Bro-Sina (34), ha dre an trevadennadou soudarded, kenwerzerien ha gounideien-douar a lakajont da veva er broiou aloubet pe sujet ganto e voe sinaekaet henvroïz e-nebeudou. Gwall-zivalo e voe ar suji-

eus ar poblou nann-sinaek, ken eus ar re o chom en o bro, ken eus ar re a vaez-bro. Hizio c'hoaz e reont *Si-fan* « Barbared ar C'hornog » eus Tibetiz, ha *Fan-Koueï* « Barbared bleo ruz » eus Europiz.

(33) Urziadur o C'hevredad-tud gant pobl ar C'hant-Kerentiad a zegas da goun urziadur kevredadel Europa er Grenn-amzer. Bez' ez oa eun impalaer, heñvel a-walc'h ouz Pab Europa, *Tien-Tse* « Mab an Neñv » e ano, en e garg ober an aberziou meur, reiza an deiziadur, ren al lidou-kredenn hag ar sonerez ; roueed vrezelgar, muioc'h pe nebeutoc'h anezo (seiz pe eiz peurliesa, nemet e savas a-wechou o niver betek kant hanterkant ha pemp) ; dindano nao rummad uhelidi (*che*) ma vez trôet peurliesa gant Europiz anoiou sinaek ar re uhela anezo (*Koung, Heou, Po, Tseu, Nan*) dre ar geriou Dug, Markiz, Kont, Beskont ha Baron. D'Ollone, *La Chine novatrice et guerrière*, pp. 18-9 ; H. Cordier, *La Chine*, 1921, p. 48.

(34) Dianav an ano-se da Sinaïz. Ober a reont eus o bro *Tchoung-Kouo* « Rouantelez (pe Impalaerded) ar C'hreiz » hag anezo o-unan *Tchoung-Kouo-jen* « Tud Impalaerded ar C'hreiz ». Er skridou-Stad e vez anvet bro ha broïz diouz ano ar remziadroueed o ren : *Ta Ming Kouo* « Impalaerded Vras ar roueed Ming », *Ta Tsing Kouo* « Impalaerded Vras ar roueed Tsing », h.a. Ne oa *Tchoung-Kouo* da genta nemet ano rannvro Ho-nan p'edo houmañ e dalc'h ar remziad-roueed Tcheou (1122-255 kent H.S.). An ano e boaz er pep brasa eus ar yezou indezeuropek, *Sina, Sin, Thin, Tchina, China*, a zeu, war a greder, eus remziad ar roueed Ts'in a zeuas a-benn, en trede kantved kent H.S., goude kant vloaveziad emgannou ha lazadegou, da zastum dindan o beli holl bobl ar C'hant-Kerentiad, H. Cordier, *La Chine*, pp. 5-6.

digez-se a Vro-Sina gant Sinaïz. Er bloaz 222 kent H.S., a-vec'h ma 'z ae beñ ar C'hant-Kerentiad kalz en tu-hont da c'hlann zehou an Houang-ho. Digabestr edo c'hoaz Barbared ar Chan-toung (35). En XIII$^{vet}$ kantved goude H.S. e oa an darnvuia eus ar vro er c'hreisteiz d'ar Yang-tse-kiang pe Stêr C'hlas (36) e dalc'h poblou nann-sinaek : Loloed, Mossoed, Miao-Tseed, Taïed, Min-Kiaed, h.a. (37). Hizio c'hoaz ez eus eus an Daïed hag ar Viao-Tseed eun darn vras a-walc'h eus ar boblañs e rannvroiou kreisteizel Bro-Sina (38). Er Yun-nan, ar Vin-Kiaed a ro d'ezo o-unan an ano a *pen-ti-jen* « tud ar vro », *Kou-pen-ti-jen* « henvroïz », d'en em ziforc'ha diouz Sinaïz a ra anezo int-i o-unan *Han-jen* « tud Han » pe *Han-tse* « mibien Han » (39).

Dre en em leda er c'hiz-se, n'eo ket chomet unvan

(35) An Ao. 'n Eskop C. de Harlez, *Les populations primitives du Sud-Ouest de la Chine d'après Ma-tuan-lin*, Loven, 1896, p. 34.

(36) N'eo ket Stêr C'hlas troïdigez an ano sinaek *Yang-tse-kiang*. Hemañ a dalv « Stêr, merc'h d'ar Mor Bras ». *Ta-kiang* « Stêr Veur » a vez graet anezi peurliesa gant Sinaïz.

(37) C. de Harlez, *L'ethnographie du Midi de la Chine : ses populations préchinoises*, Loven, 1896, pp. 1-8, 34-6 ; Markiz d'Hervey de Saint-Denys, *Ethnographie des peuples étrangers à la Chine par Ma-Touan-Lin*, trôet e galleg diwar ar sinaeg ha diskleriet, Genava, 1876-1883.

(38) Beskont G. de Vaulserre, *A travers le Yun-nan, et du Yunnan au Tonkin par le Kouei-Tcheou et le Kouang-Si*, war *T. du M.* 1901, I, pp. 18-21, 26-7, 29-30, 44, 50-9.

(39) Pa lavarer striz, *Han-jen* pe *Han-tse* eo al les-ano eus Norz-Sinaïz, diouz ar remziad-roueed *Han* a renas eus ar bloaz 202 kent H.S. d'ar bloaz 5 goude. Unan eus skedusa mareadou-amzer istor Bro-Sina eo ar pred ma renas ar remziad-se. Diwar eur remziad-roueed all, skedus ivez e ano, ar roueed *Tang* (616-907 goude H.S.) eo e teu da Sinaïz ar C'hreisteiz o lesano : *Tang-jen* « tud Tang ».



ar sinaeg (40) : goude mareadou a greizennerez ma luske enno d'en em adstumma eur genyez pe yez-veur komzet, pe da vihana intentet, gant an holl eus eur penn d'ar penn all d'an impalaerded, e teue mareadou a reveulzi hag a zisrann m'en em lodenne Bro-Sina etre meur a rouantelez ha ma teue da heul d'en em ranna ar yez-veur o tiwana eilyezou kornbrôel stank. Hizio ar genyez pe yez-veur, anvet *kouan-houa* gant Sinaïz ha *yez mandarinek* gant Europiz (41), a zo yez an dud e karg, an dud desket, ar renerien. Deuet eo da veza komzet gant ar renidi e rannvroiou-zo. El lec'hiou all he deus pep rannvro he rannyez (*tou-houa*), hag alïes daou Sinaad o komz pep-hini e yezig n'int ket evit en em glevout.

(40) Digemma a raer pevar oadvez bras en emdrôerez sonia-
durel ar sinaeg : 1) oadvez ar gourhen-sinaeg, kent ar VI$^{vet}$
kantved goude H.S. ; 2) oadvez an hen-sinaeg, eus ar VI$^{vet}$
kantved d'an X$^{vet}$ kantved ; 3) oadvez ar c'hrenn-sinaeg, eus
an X$^{vet}$ kantved d'an XIII$^{vet}$ ; 4) oadvez ar sinaeg-bremañ,
abaoe an XIII$^{vet}$. Kentsinaeg a vez graet eus ar yez p'edo en he
stumm kenta, araok pep dournskrid ha pep enskrivadur ;
kensinaeg eus ar yez araok ar mare ma teuas d'en em ranna
etre rannyezou. An enskrivadurioù sinaek kosa a vije eus an
XII$^{vet}$ pe X$^{vet}$ kantved kent H.S. (J. de Morgan, *Prem. Civil.* p.
30, n. 1, bann 2). Diwar-benn an enskrivadurioù a zivinouriez
war dôeunou-baot ha war eskern eus an eilvet milved kent
H.S. (?), gwelout E. Chavannes, *La divination par l'écaille de
tortue dans la haute antiquité chinoise d'après un livre de
M. Lo Tchen-Yu*, war *Journal asiatique*, 1911, pp. 127-37 ;
Goto, *Study on the Chinese Ancient Characters carved on Tor-
toise Shells*, war *Toyo gakuho* (*Reports of the Oriental Society*),
Tokio, 1914, IV, pp. 38-40 ; P. Pelliot, war *Acad. des Ins. et
Bel. Let. Comptes-rendus*, 1923, pp. 429-30 ; H. Maspéro, *La
Chine antique*, 1927, p. 36, n. 1 ; M. Granet, *La Civilisation chi-
noise*, 1929, pp. 66-8.

(40) Digemma a raer pevar oadvez bras en emdrôerez sonia-
darin a zeu eus ar spagnoleg *mandar* « gourc'hemenn ». Dianav,
anat d'eoc'h, ar ger-se da Sinaïz a ra *kouan* eus o c'hargidi.

A-walc'h e ve d'eomp anaout an doare m'eo en em stummet Bro-Sina a-hed an istorvez, dre skrapat broiou a-gleiz hag a-zehou, dre sinaekaat ar pobladou sujet ganti hag ar rummadou argadourien deuet a vaez-bro d'he mestronia (42) evit hon lakaat da ziskredi e tle beza diwar veur a andon poblañs-vremañ ar vro vras-se (43). Eur sell eveziek graet ouz stummadou-korf an dud eus eur penn d'ar penn all d'ar vro a zeu da gadarnaat ar meno-se. A bep seurt liou-ken hag a bep seurt dremmadur a weler gant Sinaïz (44), evel ma kaver a bep seurt temz-spered en o zouez, ha kement-se eo an abeg d'an disheñvel-lavar a gejer stank outañ e levriou Europiz o deus beajet e Bro-Sina, pa zeuont da daolenna ha da varn tud ar vro (45). E Bro-Sina, evel e kement bro war an douar ma 'z

(42) Hioung-nou (Huned ?) er pevare kantved goude H.S., Turked (goprsoudarded turkian anvet *Ongtoutouk* « bagad ar Voger » a oa neuze en o c'hefridi difenn ar Voger Veur hag eus ar pevare kantved d'ar c'houec'hvet e voe an Durked mestr war Norz-Sina), Kitaïed en $X^{vet}$-$XI^{vet}$ kantved (ma teu diouto unan eus an anoiou rôet da Vro-Sina gant Europiz : *Kitaï, Katai, Cathay*), Mongoled ($XIII^{vet}$-$XIV^{vet}$ kantved), Mandchoued ($XII^{vet}$, $XVII^{vet}$ kantved).

(43) 3.970.000 kilometrad-karrez eo gorread Bro-Sina, trec'h da c'horread Iberia, Galia, Belgia, Helvetia, Italia, Aostria-Hungaria, Alamagn, Danmark, Skandinavia, Holland, Breiz-Veur hag Iwerzon holl a-gevret.

(44) « Arabat-tre eo kredi e vez dalc'hmat ar Sinaad melen e groc'hen, rak dre eur straed a Ganton nemetken e heller gwelout an holl zazliviou, eus ar gwenna d'an du an dua, a oufe gwiska kroc'hen mab-den. N'eo ket kennebeut e zaoulagad e stumm eur V ; a-blaen ez int pe a-veskell flour war-du an ividigou, eul linenn-dremm hounnez a denn da goantiz ar Sinaadezed yaouank (daoust d'eur portredour benskosell da veur a vertuz », H. Russell-Killough, *Seize mille lieues à travers l'Asie et l'Océanie*, 1864, I, p. 226.



eus bet kemmeskadeg-ouennou abaoe milvedou, ez eo eun darn vat eus ar bobl, er c'hêriou dreist-holl, tud nep-gouenn, hironed dineuz. War ar maeziou, avat, e kaver amañ hag ahont neuziadou-tud resis mat o doareou :

1° eun neuziad neanderthalheñvel, rouez-meurbet, kejet outi gant hor c'henvrôad, an Doktor A.F. Legendre e kompezenn Tchen-tou, er Se-tchouen : fri tougn-plat, fronellou-podez, klopenn striz (aroueziadur-penn: 74), tal dinaouet war-dreñv, dremm dalfasok ha rak-karvanek betek heñvelout eur vuzell-loen, daoulagad sanket doun dindan diou wareg-abrant valirek, divrec'h hir, diouc'har dambleget dindan pouez ar c'horf, ken melen-du (46).

2° eun neuziad vorianheñvel ha berr-ventek, a zo bet nesaet gant ar veajourien ouz Krak-Vorianed pe Negritoed Valezia : ment vihan (gwazed : 1 m. 40, 1 m. 45 ; merc'hed : 1 m. 25, 1 m. 30, 1 m. 35), korf torgosek ha ledan-skoaziek, fri tougn, diweuz teo, genou ledan-meurbet, dremmadur marmouzheñvel alies, ken melen-du. Kreouichenn c'hloanek an Negrito a verzer a-wechou gant an dud neuziet evel-se. Er Se-tchouen, er Yun-nan hag e korniou-zo eus ar C'houeï-Tcheou ez int stank dreist-holl, ken el lodenn sinae-

(45) Keñveria, da skouer, an taolennadur graet eus Sinaïz hag ar varnedigez douget warno gant H. Russell-Killough (*op. cit.* pp. 225-6, 233-9, 252-3, 279-80, 285-6, 309-10) ha gant D'Ollone (*Chine novatrice et guerrière. Derniers Barbares*, passim) ouz ar pez a lavar A. F. Legendre (*Au Setchouen, Kien-tchang et Lolotie. Au Yunnan*, pass.).

(46) A. F. Legendre, *Le Far-West chinois : Deux années au Setchouen*, 1906, p. 476.

kaet eus ar boblañs, ken er pobladou nann-sinaek (47). Bez' ez eus anezo tud kuñv ha sioul, mesaerien-loened, gounideien-douar, koulïed (pe simidi, portezerien). Darn anezo a zo kevidi, o chom e keviou toullet uhel e bri ar runiou hag ar meneziou serz, ma vez diraezet ganto ar re izela anezo war-bouez skeuliou korz-bambouz. Ar vorianheñveled-se, er Se-tchouen, a ra anezo o-unan an ano a *Kou-pen-ti-jen* « hen-vroïz » (48). Er skridou sinaek koz, e vez graet alies meneg a bobladou tud berr-ventek ha kroc'henet-du e Reter, Gevred ha Kornog Bro-Sina. Bez' e kaved meu-riadou diouto betek er Chan-toung, tost da aber an Houang-ho (49).

3° eun neuziad vorianheñvel hag uhel-ventek, klo-penn hir ha begek, tal striz ha dinaouet war-dreñv, dremm blaen, daoulagad bras ha gell-kistin, eskern-jod balirek-meurbet, fri divalir ha berr, fronelloupodez, korf frammet-kreñv ha kigennek. Stank e-touez koulïed ar Se-tchouen (50).

(47) Kalz a dud er Se-tchouen a zo anezo hironed, *tsa-tchong* gouez da Sinaïz (*tsa* « lïes », *tchong* « hil, had »). *Se-tchouen man-tse* « Barbared ar Se-tchouen » a zo eul lavar-red e Bro-Sina, Letanant-mor Hourst, *Seconde mission Hourst : Dans les rapides du Fleuve Bleu*, 1904, p. 265. — Ec'hona rannvro Bro-Sina eo ar Se-tchouen : 566.000 kilometrad-karrez he gorread, hogos kevatal da c'horread Iberia (588.800 kil. kar.) Douret eo gant ar Min-ho hag e adstêriou a dalv d'ezi hec'h ano : *se* « pevar, peder », *tchouen* « dourredenn ».

(48) A. F. Legendre, *Au Setchouen*, pp. 203, 245-6, 248, 265, 268, 305-6, 317, 319, 478 ; *Kien-tchang et Lolotie*, 1910, pp. 181, 202, 210, 264-5 ; *Au Yun-nan et dans le massif du Kin-ho*, 1913, pp. 29, 260, 388-91.

(49) H. Imbert, *Les Négritos de la Chine*, Hanoï-Haïfong, 1923 ; *Anthr*. 1923, pp. 246-8.

(50) A. F. Legendre, *Kien-tchang et Lolotie*, pp. 202, 334.



4° eun neuziad vongolheñvel, brasoc'h pe vras ment he c'horf, torgosek he frammadur, liou he c'hen o vont eus ar gwenn-arvelen en hanternoz (eus ar gwenn ruz-roz zoken, dreist-holl gant ar vongolheñveled o chom er Se-tchouen kornogel) d'ar gell-olivez pe d'ar gell-kouevrek er c'hreisteiz, krennbennek (aroueziadur-penn : eus 80 da 85), dremm ledan, alïes rakkarvanek eun draïg, mellou eskern-jod, fri berr, divalir ha fro-nellet-ledan, daoulagad alïes a-veskell, ar grizenn von-golek ouz o malvenn-grec'h, bleo du ha plat, barvet rouez pe zivarv, hogos divleo he c'horf hag hec'h izili (51).

5° eun neuziad europekheñvel (anvet ivez e gaou kaokaziek, arian pe arïek), gwenn ruz-roz pe wenn-gell (52) he c'hroc'hen, diveskell he daoulagad, bali-rek he fri, linennet-moan ha reiz he dremm. Stank eo an neuziad-se e-touez tud a renk uhel eus pobladou nann-sinaek Kornog ha Mervent Bro-Sina : Sifaned, Loloed, Mossoed. Uhel-meurbet e hell beza ar vent : 1 m. 85, 1 m. 90 ha 2 vetrad zoken ; frammet-start, trouc'het-mat, kreñv hag eskuit ar c'horf (53). Hir-bennek, hag a-wechou hirbennek-dreist, eo tud an neuziad-se, gwagennek o bleo gant eur re, hag al liou anezo, du peurliesa, o tenna e tudennou-zo war ar gell-kistin (54).

(51) Haddon-Van Gennep, pp. 59-60.

(52) Liou-ken Europiz ar C'hreisteiz.

(53) A. F. Legendre, *Setchouen*, pp. 248, 250, 280, 294, 296-7, 303-4 ; *Kien-tchang et Lolotie*, pp. 347, 364 ; *Yunnan*, pp. 184, 198 ; D'Ollone, *Derniers Barbares*, pp. 39, 53, 80, 146, 178.

(54) Haddon-Van Gennep, p. 202 ; A. F. Legendre, *Far-West chinois : Races aborigènes, les Lolos, études ethnologiques et anthropologiques*, Leiden, 1909 ; *Les Blancs de la Chine*, 1925 (keñveria S. Reinach, war *Rev. archeol*. 1925, II, p. 299) ; G.

Gwirheñvel eo ez eo en em warlerc'hiet ar gouennou-se war zouar Bro-Sina diouz an urziadur ma 'z int meneget amañ ganeomp. Ar ouenn europekheñvel a ziskouez beza diskennet tamm-ha-tamm e Bro-Sina eus ar C'hornog, a-ziwar uhelennou an Tibed evit meuriadou-zo, eus steppennou an Turkestan reterel ha kreisteiz Mongolia evit meuriadou all. Kudenn orin pobl ar C'hant-Kerentiad he deus lakaet kalz a liou-du da zua paper e-touez ar ouizieien a vez o pleustri war istor kenta Bro-Sina. Lakaet eo bet Sinaïz da zont eus Kachgaria (pe Serindia). Klasket eo bet zoken o andon e poblañs kentistorek Babilonia hag an Ejipt. Romantou hep diazez d'ezo betek-hen ha diwirheñvel peurliesa n'eo ken (55). Daou dra hepken a zo diarvar : 1° bez' ez eus bet gwenngroc'heneien e-touez an dud a oa o chom e traonienn an Houang-ho en trivet milved kent H.S. ; 2° ar pep pouezusa eus ar seve-

Deveria, *Les Lolos et les Miao-Tze*, 1891 (diwar *Journal asiatique*) ; H. Cordier, *Les Lolos*, war *T'oung Pao*, Levrenn VIII, niverenn 5 (Leiden, 1907) ; Terrien de Lacouperie, *Mélanges d'archéologie et d'ethnographie orientales*, 1890.

(55) Da gaout eun dezrevellad eus an holl c'houlakaduriou a zo bet ijinet diwar-benn orin Sinaïz, lenn pennad H. Cordier, *L'origine des Chinois*, war *T'oung-Pao*, Levrenn XVI, niverenn 5 ; *Histoire générale de la Chine*, I, 1920, pp. 5-37. Da anaout an dezenn vabiloniek, lenn al labouriou savet gant Terrien de Lacouperie, *Language of China before the Chinese*, London, 1887 ; *Western Origin of Chinese Civilisation*, 1894 ; *The Old Babylonian Characters and their Chinese Derivates* ; *Chips of Babylonian and Chinese Palaeography* ; *The Fabulous Fishmen of Early Babylonia in Chinese Legends* ; *The Tree of Life and the Calendar Plant of Babylonia and China* ; *Wheat Carried from Mesopotamia to early China* (war *Babylonian and Oriental Records*, London, Mezeven 1888) ; *The Oldest Book of the Chinese : the Yih-King*, London, 1892, I, p. 96 *et sequitur*.



nadur sinaat a zo diwar kellidou bet degaset e Norz-Sina eus ar C'hornog, moarvat dre hent an Turkestan reterel (traonienn an Tarim) ha kreisteiz Mongolia. Ne fazife ket a galz, c'honvat, neb a lakafe e oa gourdadou ragistorek ar C'hant-Kerentiad tud kar-nes dre ar ouenn hag ar yez da Dibetiz hag o chom, evel ma ra c'hoaz an darn eus Tibetiz a raer Tangouted anezo, er C'han-sou hag er c'hreisteiz d'ar Goukou-nor ha d'an Tsaïdam. War zisheñvelaat diouz Tibetiz ez ejont a-hed an istorvez, dre en em gemmeska gant henvroïz Bro-Sina sujet ganto ha gant ar rummadou argadourien a zeuas eus Mongolia ha Mandchouria d'o mestronia.

Dre gemer an traou a vras, e taolenner peurliesa Sinaïz an Hanternoz evel uheloc'h mentet, splannoc'h kroc'henet, berroc'h klopennet, hiroc'h dremmet ha moanoc'h friet eget Sinaïz ar C'hreisteiz. Nemet e c'hoarvez gant an taolennadur-mañ evel gant kement taolennadur ma klasker tenna ennañ e pemp linennad-skritur poltred milionadou tud. Ar veajourien oc'h ergerzout Sina o deus merzet direizderiou d'ezañ bep kammed kouls lavarout (56), hag an denoniourien, dre

(56) « Sinaïz Chang-Haï, re Ganton dreist-holl, a ziskouezas d'in beza eus eur ouenn kalz kaeroc'h eget Sinaïz an Hanternoz. Uhel-tre eo o ment, frankoc'h o dremm ; eskuitoc'h int hag aketusoc'h d'en em wiska dereat. Gwevnoc'h eo trouc'had o c'horf, speredekoc'h o neuz, hag ez int, evit ar peurvuia, naettre, o kaout kement a heug ouz ar barv hag ar bleo ma reont aotenna o fenn a-bez, fri, tal, diskouarn, gouzoug hag elgez, ar pez o lakafe da dizoged d'an neb na welfe ket kigennadur o divrec'h, o brennid hag o divesker. Eur marz, e gwirionez, nerz ar simidi sinaat hag o dillo dispar dindan eun heol ma teuzfe ennañ evel koar hol labourerien-ni. Pevar anezo, ganto keit-ha-keit war o diskoaziou daou vell pennad korz-bambouz, a zoug a-ispilh e kreiz ar garrezenn a reont evel-se peziou

vuzulia piz rummadou Sinaïz kemeret ken a douez poblañs hanternoz ar vro, ken a douez poblañs ar C'hreisteiz, o deus lakaet anat e vez aliēs o veva kichen-ha-kichen en hevelep korn-bro tud neuziet disheñvel a-grenn. Evit mont d'eur skouer hepken, kenfeuriou ar furmou-klopenn kavet gant Koganeï war 942 soudard norz-sinaat m'edo o studia e oa ar re-mañ : hirbenneīen 8,3 dre 100 : tud pennetetre 39,5 dre 100 ; krennbenneien 38,2 dre 100 ; gourc'hrennbenneien 12 dre 100 ; krennbenneien-dreist 2 dre 100 (57).

mein a vije anezo eur pounner a vec'h d'eur c'hañval. Ha ker buan e kerzont ma rank an Europad, hag heñ ez c'houllo, redek war o lerc'h... » Pelloc'h, diwar-benn eun dro-vale war varc'h graet gantañ tost da Ganton, e teu gant an hevelep beajour ar c'homzou-mañ : « Hor jaoiou a rojomp da ziwall d'eur martolod armet-klok, d'ezañ d'en em zifenn diouz red. Hogen, truezi em bije graet d'ar c'haez martolod-se, daoust d'e drouc'h herkulezheñvel ha d'e nerz-kalon, ma vije degouezet d'ezañ kaout kann ouz bageerien-zo a weljomp o tiskenn dre roeñvia eur stêrig tostik-tost a rankjomp treiza. Anezo ramzed, na mui na maez, o dije brevet etre o daouarn jaoiou ha martolod ! » H. Russell-Killough, *op. cit.* pp. 252, 285.

(57) Meneget diouz Pittard, p. 491. Y. Koganeï, *Kurze Mittheilungen über Messüngen an maennlichen Chinesen-Soldaten*, war *International Zentral Blatt für Anthropologie*, 1901 ; *Messungen an Chinesischen Soldaten*, war *Mitth. aus der Medizinischen Fakultaet der Kaiserlich-Japanischen Universitaet zu Tokio*, 1903, levrenn VI, fesk. 2, pp. 123-45. Lenn ouspenn C. de Harlez, *Essai d'anthropologie chinoise*, Brussel, 1896 ; A. F. Legendre, *Etude anthropologique sur les Chinois du Setchouen*, war *Bull. et Mém. de la Soc. d'Anthropol. de Paris*, 1910 ; Duncan White, *Notes on the Height and Weight of the Hok-lo People of the Kwantung Province, South China*, war *Journal of the Royal Anthropological Institute*, 1911 ; Vaillant, *Contribution à l'étude anthropologique des Chinois Hak-ka de la province de Moncay (Tonkin)*, war *Anthr.* 1920 ; Girard, *Les Tribus sauvages du Haut-Tonkin*, 1903 (eveziadennou graet war eur bagad Sinaïz eus ar C'houang-si) ; S.M. Shirokogoroff. *Anthropology of Nor-*



N'eo ket unvanoc'h neuziet ar boblañs e Korea, Mandchouria, Mongolia ha Tibed eget e Bro-Sina.

Ar Vandchoued, o chom war diou c'hlann ar C'hourc'ha ha war c'hlann zehou ar Soungari, a zo anezo gounideien-douar ha magerien-chatal. An Dongouzed all o chom e Mandchouria ne dint nemet gouezidi paourgleiz, o veva diwar hemolc'hi ha pesketa, hag o kantren war glann stêr Amour. N'eus nemet eun nebeut miliadou anezo. Ar Vandchoued, i, a zo paotoc'h : bez' e niverer 1.380.000 anezo e Mandchouria (58), nemet dilezet o deus evit an darn-vuia, pe emaint o tilezel o yez evit ar sinaeg (59). Hag, a-hend-all, tonket e hañval beza o gouenn da veza kenkizet gant Sinaïz, p'emañ ar re-mañ o tont niverusoc'h-niverusa da

*thern China*, Chang-Haï, 1923 ; *Anthropology of Eastern China and Kwantung Province*, Chang-haï, 1926 (mouladur distag ; diwar *Journal of the Royal Asiatic Society* (*North China Branch*), levrenn IV.

(58) Hogos kement ha ma oa a vrezonegerien e Breiz-Izel e dibenn an XIXvet kantved : 1.300.000 hervez Paol Sebillot. N'eo ket didalvoud degas da goun amañ d'al lenner o deus ar Vandchoued, evito da veza bihan-tre o niver, trec'het ha mestroniet Sinaïz diou wech en istorvez, ha lakaet da ren warno remziadou impalaered eus o gwad ma voe padet o beli meur a gantved. H. Cordier, *La Chine*, pp. 92-3, 107-8, 112-31.

(59) A-drugarez d'ar gred speredel diskouezet gant impalaered vandchouat Bro-Sina e-keñver o yez, e vezo gallet atao d'ar yezoniourien anaout doareou ar mandchoueg, forz petra a c'hoarvezo gant ar yez-se. Lakaet o deus sevel ha moula e mandchoueg labouriou bras a bep seurt : troïdigeziou diwar ar sinaeg, ar mongoleg hag an tibeteg, levriou-dourn, yezaduriou, ha dreist-holl geriadurioù ramzel, seurt n'eus ket c'hoaz anezo e brezoneg : unan eus ar re-mañ, mandchouek-ha-mongolek, embannet e 1708, a zo anezañ 21 levrenn ; unan all, mandchouek-mongolek-sinaek-tibetek-turkek a zo anezañ 36 levrenn. J. Deny, war Meillet ha Cohen, pp. 238-40.

drevadenni er vro. Hervez niveradeg ar bloaz 1918, e oa tost da unnek milion a Sinaïz, gounideien-douar ar pep muia anezo, o chom e Mandchouria.

Evel ar Vongoled, ar Vandchoued a zo diskennidi eus bagadou steppennourien war varc'h bet soudardelaet en o fez gant o renerien e-kerz ar Grenn-amzer. E-keñver meradurez-vro, emaint rannet c'hoaz etre eiz *aïman* « rannarmead », evel m'emañ lodennet ar Vongoled etre *tsouglan* « kevredadou-stourm », *aïmak* « rannarmead » (60), *c'hochoun* « banniel » (61), ha *soumoun* « skouadron » (dre reiz-ster « bir, saez »).

Uheloc'h mentet ha splannoc'h kroc'henet eget an Dongouzed all eo ar Vandchoued. Krennbennek ez int peurliesa, o luska alïes davet an hirbennegez. N'eo ket dibaot merzout en o zouez tud heñvel a-walc'h ouz Europiz dre o liou-ken hag o dremmadur. « Gwelout a rejomp Mandchoued, a lavar Barrow (a ambrouge ar c'hannadour saoz Macartney war e hent da Bekin e 1792-1794), ar baotred anezo kerkouls hag ar merc'hed, gwenn-meurbet (*exceedinly fair*), ha ruzroz (*florid*) o c'higenn. Hiniennou anezo a oa glasplann o daoulagad, eeun pe skoulek o fri, gell (*brown*) o bleo, hir ha stank (*bushy*) o baro » (62).

Damheñvel ouz ar Vandchoued eo Koreïz. Bodadou-tud uhel-ventek a gaver en o metou : 75 Koread muzuliet gant an Doktor Koïk a oa, an eil dre egile, 1 metrad 79 o uhelder (63). E lec'hiou all a Gorea,

(60) E turkeg *oïmak*.

(61) *C'hochigoun* e mongoleg lennegel. E turkeg *kochoun*.

(62) J. Barrow, *Travels in China*, London, 1804. Meneget diouz an Doktor P. Topinard, *L'Anthropologie*, mouladur nevez *sine anno*, p. 466.

(63) *International Archiv für Ethnographie*, levrenn IV, Leiden, 1891.



ne vez an dud, an eil dre egile, nemet 1 m. 61. Koreïz a vez alïes-kaer hir, striz ha rakkarvanek eun draïg o dremm, moan o fri, rouez o baro. Eun niver anezo koulskoude, e kreisteiz al ledenez, ha kalz a dud eus renkad uhela ar boblañs dre ar vro a-bez a zo bras o ment, splann, ha gwenn zoken, o c'hroc'hen, gell o bleo, stank o baro, sklaer o daoulagad ha balirek o fri. Evel ma c'hoarvez gant brôadou-tud ar Reter-Pella (64), e vez alïezik ar merc'hed, e-touez Koreïz, neuziet disheñvel diouz ar baotred, ken ma hañvalont beza diwar eur ouenn distag-krenn. Berr-ventek ha korfet-dister ez int ; arvelen eo o c'hroc'hen, bihan o daoulagad, bolzennek o zal, ha digened o dremm pez a hell beza (65).

Ar Vongoled-vremañ a heller da ranna etre tri rummad bras :

1° Mongoled ar C'hornog, da ano ganto o-unan *Euleut* ha gant o amezeien Kalmouked, Dzoungared, h.a. Da heul ar brezeliou hag an divrôadegou c'hoarvezet er Grenn-amzer, en em gavont a-strew hizio adal an Ala-chan betek Kreisteiz Rusia.

2° Mongoled ar Reter, annezet ganto Mongolia hogos en he fez. Emaint rannet etre C'halc'haed o chom en hanternoz Mongolia, Tchac'hared, Toumouted, Sourouked, h.a., o chom er c'hreisteiz.

3° Bouriated, o chom e Siberia ar c'hreisteiz, en daou du da lenn Vaïkal.

(64) Keñveria Bonvalot, *Asie inconnue*, p. 300 (Tibetiz) ; Montandon, D'Ollone, *Derniers Barbares*, pp. 271-2 (Tibetiz) ; Montandon, war *Anthr.* 1927, p. 339 (Aïnoued).

(65) Deniker, p. 449 ; Haddon-Van Gennep, p. 181 ; T. Kubo, *Beitrage zur physischen Anthropologie der Koreaner*, war *Mittheilungen aus der Medizinischen Fakultaet der Kaiserlichen Universitaet zu Tokio*, levrenn XII, 1913.

Nemet eun nebeut Bouriated en em rôet d'al labour-douar (66), ez eus eus ar Vongoled kantreerien vesaerien-loened rik (67). N'o deus ket a dïez diloc'h bodet dre gêriou pe dre gêriadennou (68). Dindan teltennou feltr e c'houdoront. Eus o chatal (kezeg deñved, kañvaled, buoc'hed) e teu d'ezo kement o devez ezomm evit beva : boued ha died, danvez o zeltennou hag o gwiskamant, glaoued da ober tan (69). Disheñvel diouz Turked ar steppennou a zo manet tud vrezelgar evel m'edo o gourdadou er Grenn-amzer hag araok, tud sioul ha kuñv-kenañ eo ar Vongoled-vremañ (70).

Furchadennou e-keñver ragistorvez a zo bet kaset da benn e Mongolia, dreist-holl gant daou zen a vro-Japan, an Ao. hag an It. Torii, a zo chomet dek vloaz

(66) Diouz red, ha n'eo ket diouz o ratoz o-unan, P. Labbé, *Les Russes en Extrême-Orient*, 1904, pp. 69-71.

(67) Pep rummad en deus e rannvro, hag, er rannvro-se, daou pe dri lec'h-kampa ma 'z a eus an eil d'egile diouz maread ar bloaz. *Kichlak* (eus *kich* « goañv ») a vez graet eus ar c'hamp-goañvi, ha *yaïlak* (*yaï* « hañv ») eus ar c'hamp-hañvi.

(68) An nebeud kêriou a gaver e Mongolia a zo anezo kêriou dister bet savet gant diavaezidi. Ourga, penna kêr Hanternoz Mongolia, n'eo nemet eul lamadi bras, ennañ templou, kelenndiou ha palez al Lama Meur. Ar varc'hadourien a vaez-bro, Sinaïz an darn-vuia anezo, o deus savet nepell dioutañ eun niver a dïez da annez d'ezo ha da gledour d'o marc'hadoureziou. *Ourga* (eus *ourgo* « kloz sakr, palez ») eo an ano graet eus al lamadi gant ar Rusianed. Ar Vongoled a ra anezañ *Da-Kouren* « ar manati bras » pe « *Bogdo-Kouren* « ar manati santel ». *Maïmatchin* eo ano sinaek kêr ar varc'hadourien.

(69) Hep ar glaoued ne vefed ket evit ober tan er steppennou, pa 'z int digoad a-grenn. Ar glaoued a vez graet anezo *argol* e mongoleg, *tizek* e turkeg, *djoua*, *ongoua* e tibeteg.

(70) Teurel a raer peurliesa ar c'hemm degouezet e temz-spered ar Vongoled abaoe ar Grenn-amzer war o zroïdigez ouz lezenn Vouddha c'hoarvezet e dibenn an XIIIvet kantved. Turked ar steppennou a zo aet da vuzulmiz.



er vro. Anavezadennet o deus eno tachennou-douar ec'hon-divent, aet hizio da ouelec'hiou, hag o veva warno, e dibenn nevez-varevez ar maen, bodadou stank a-walc'h a dud, da zesvarn diouz an traezou manet war o lerc'h : dismantrou kreñvlec'hiou, en o diabarz, er gwiskad douar, traez ha skarzaduriou oc'h ober al leur anezo, bouc'hili maen stank-ha-stank, broudou-birou e maen-tan, darbodou-pri. Bep kam-med, kouls lavarout, e vez kejet ouz seurt dismantrou pa ergerzer kompezennou, runiou, traoniennou ha meneziou Mongolia (71). Hogen, o veza n'eo ket bet kavet betek-hen relegou diwar an dud a berc'hennas an holl draou-se, n'eur ket evit lavarout ha bez' ez eo ar Vongoled o diskennidi (72).

E-touez ar Galmouked hag ar Vouriated eo e heller arvesti ouz an neuz-ouenn vongolek en he feurvilder leun : ment-etre (1 m. 63, 1 m. 64), penn krennbennek (aroueziadur-penn : 83), bleo du hag eeun, baro rouez pe ezvezañs krenn a varo, ken melengwenn pe velen-gell (73), eskern-jod balirek, fri moan,

(71) En Turkestan reterel, e gouelec'h bras Takla-Makan, e tegouezer ivez gant dismantrou savaduriou bet beuzet en traez, nemet ez eo an dismantrou-mañ re gêriou a oa en o sav ha tudet er Grenn-amzer Uhela hag e dibenn Hen-amzer an istor-vez, Aurel Stein, *Sandburied Ruins of Khotan*, London, 1903 ; *Serindia*, Oxford, 1922. O heskaat e vije an holl vroiou-se a Greiz Azia abaoe eur milved bennak, war a gred da zarn. Darn all a sav diskred diwar-benn kement-se, F. Herbette, war *Annales de Géographie*, Levrenn 23-24, 1914-1915, pp. 1-30.

(72) R. ha K Torii. *Etudes archéologiques et ethnologiques des populations primitives de la Mongolie orientale*, war *Journal of College of Science, Imperial University of Tokyo*, 1914.

(73) Gant an Nogaïed, anezo, diouz o stumm, Mongoled rik bet turkekaet e-keñver ar yez, ar c'hen a zo liou kouevr moug, hogos du a-wechou, Clarcke, *Voyage en Russie, en Tartarie et en Turquie*, troïdigez c'hallek, III, 1813, meneget diouz Pittard, p. 472.

eeun, plat en e stagell ouz an tal, daoulagad striz a-veskell, krizenn vongolek er valvenn-grec'h, diweuz teo, diskouarn bras-ourmel ha distag-tre diouz ar penn (74).

Peuzdivilaet e weler aliës an neuziad-se e-touez ar Vongoled all. A-wechou zoken, gant rummadou a-bez diouto emañ ezvezant a-grenn (75). Tenna muioc'h pe nebeutoc'h a ra neuziad ar re-mañ neuze d'an hini a zo bet anvet *pamirek* gant an denoniourien, dre ma 'z eo stank e-touez ar pobladou o chom e traoniennou ar Rak-Pamir hag er vro tro-dro : bleo gell, peurliesa gell-du, a-wechou gell-splann, stank, gwagennek pe rodellek, baro stank, gell e liou gant eun dazliou arruz pe splann, kroc'hen gwenn ruz-roz pe wenn-gell, ment uhel a-walc'h (1 m. 66, 1 m. 70), krennbennek (arouezïadur-penn : 85 hag en tu-hont), dremm hir, fri moan, balirek, eeun pe skoulek, daoulagad digor mat ha diveskell, gell ha gell-splann o liou, pe c'hlas a-wechou. An neuziad pamirek en em gav a-skign e poblañs Azia Greiz adalek an Afganistan betek Mandchouria, dreist-holl er broiou a oa treuzet gwechall gant hent ar sidanerien (76). Kejout a raer outi e lec'hiou-zo eus an Tibed kornogel.

(74) A-zivout vilder ar Vouriated, H. Russell-Killough, I, pp. 66, 160 ; vilder ar Galmouked, Chantre, *Recherches anthropologiques*, 1885, p. 243. Ar Mongolozed peurliesa a zo kalz garvoc'h dremmet eget ar Vongoled. Padal, er c'herentiadou-prinsed, ez eus eun nebeud merc'hed yaouank kaer-meurbet, Prjevalski, p. 48 (rannet eo ar Vongoled e-keñver o stad-kevredigez etre uhelidi *aksongek* « gwenn o eskern » ha bilened *karasongek* « du o eskern »).

(75) Da skouer, ar meuriad Tatseu, o chom e traonienn ar Serutchong, e korn biz an Tibed, D'Ollone, *Derniers Barbares*, pp. 309-10, 331-2.

(76) *Sidan* « seiz » e krenn-vrezoneg ; *sidaner, sidanour* « marc'hadour-seiz », E. Ernault, *Glossaire moyen-breton*, 1896, p. 626.



Tibetiz a vez kevrennet diouz o doare-beva etre tri rummad bras (77) :

1° *Bod-pa*, anezo gounideien-douar o chom e tïez-annez bodet a gêriadennou e kevrennou kreisteizel ar vro.

2° *Dru-pa*, rummadou mesaerien-loened peoc'hus o veva dindan teltennou (78) war uhelennou hanternoz ar vro.

3° *Tangoul*, meuriadou preizerien vrezelgar o chom e lodennou biz ar vro (79).

(77) Haddon-Van Gennep, pp. 199-200. Tibetiz a ra *Peu-pa* anezo o-unan en o yez. *Dopka* « tud ar gouelec'h » a reont eus ar meuriadou mesaerien o veva dindan teltennou er gouele-c'hiou. Ober a reont *Peu-yul* eus o bro (ez varzonius *Gangs-yul* « Bro an Erc'h »), *Peu-teu* eus an Tibed-Uhela (pe Kreiz an Tibed), *Peu-med* eus an Tibed-Izela (pe lodennou reterel ar vro), Alexandra David-Neel, *Voyage d'une Parisienne à Lhassa : A pied et en mendiant de la Chine à l'Inde à travers le Thibet*, pevare mouladur, 1927.

(78) Disheñvel-krenn eo teltenn (*golingchos, gur, rioukar*) Tibetiz diouz teltenn (*gort*) ar Vongoled hag an Durked. Hini ar re-mañ a zo anezi eur voger sounn savet war gelc'h gant feltrennou stegnet war eur frammadur treilhennou. Begek pe hantervoulheñvel eo an doenn warni. Teltenn Tibetiz, heñvel a-walc'h ouz hini an Arabed hag ar Jipsianed, a zo lïeskornek (pevarc'hornek pe c'houec'hkornek) ha lïestuek he gorre. Dal-c'het eo en he sav dre gerdin stag dre an daou benn ouz beg peuliou uhel sanket en douar a-ziavaez d'an deltenn. Gwiadennou bleo ejen tibetek gweet re laosk a zo ouz hec'h ober, ha, da warezi ouz an heol, ar glao pe ar yenion n'int ket kerkouls ha feltr ar Vongoled, Prjevalski, pp. 204-5 ; A. H. Savage-Landor, *Le voyage d'un Anglais aux régions interdites*, war *T. du M.* 1899, I, pp. 62-3.

(79) *Tangout* eo an ano lavaret eus ar meuriadou-se gant an Durked. En Tibed avat e vez graet *Tangout* eus ar Galmouked, Bonvalot, *L'Asie inconnue*, p. 220. Diwar-benn an Dangouted, lenn Prjevalski, *Mongolie et Pays des Tangoutes*, pp. 198-209 ; D'Ollone, *Derniers Barbares*, pp. 239-338.

An diou neuziad penna anavezet betek-hen e-touez Tibetiz eo :

1° eun neuziad vongolheñvel, krennbennek, divarv he dremm, ha rouez-meurbet ar blevennou war he c'horf hag hec'h izili ; a-skign dreist-holl e-touez ar rummad Bod-pa.

2° eun neuziad europatheñvel, du he bleo hag he daoulagad (gwagennek a-wechou ar bleo, frank-bras ha diveskell an daoulagad), hirbennek he c'hlopenn, linennet reiz he dremm, hir, eeun pe skoulek, ha stummet-mat he fri, liou he c'hen o vont eus ar gwenn ruz-roz d'ar gwenn-gell. Stank e hañval beza dreist-holl e-touez ar meuriadou o chom e kevrennou reterel ar vro (80). Uhel-meurbet eo ar vent alïes gant an dud neuziet evel-se : 1 m. 80, 1 m. 85 gant Tibed-Retereliz, hervez Bonvalot (81).

En Tibed, evel e Kornog Sina, e tenn kemmeskadur ar gouennou europatheñvel gant ar gouennou mongolheñvel da genaoza en hevelep den disheñvel-stummadou o tont eus an eil re hag eus ar re-all. An iskisa da welout eus ar c'henaozaduriou-se eo hini an dremmadur europek gant liou melen ar c'hen (82), pe, er c'hontrol, kenaozadur an neuz-dremm vongolek gant eur c'hen gwenn ruz-roz (83). Kavout a raer, ouspenn, levezon gouennou an Indez e dremmadur hag e korfadur an dibetegerien o chom e traoniennou

(80) G. Bonvalot, *op. cit.* pp. 280-1, 283 ; A. F. Legendre, *Kien-tchang et Lolotie*, pp. 184-5, 299, 321-2, 325, 329, 454-5 ; *Au Yun-nan et dans le massif du Kin-ho*, pp. 184, 198.

(81) Bonvalot, pp. 330, 333-4.

(82) Evel e Lama Meur Lassa (*Dalaï-Lama*) gwelet e 1909 gant D'Ollone, *Derniers Barbares*, p. 363.

(83) Legendre, *Au Yunnan*, p. 252.



kreisteizeka an Himalaya, ha stummadou o tegas da goun Indoneziz er re anezo a zo o veva war benn reterel an aradennad-veneziou-se, da geñver Bro-Assam (84).

Galloud-brezel Tibetiz a zo bet en e varr en VIII[vet] kantved goude H.S. Neuze e voe kemeret a-stourm ganto kêriou Kachgar, en Turkestan reterel (85), ha Tchang-Ngan (hizio Si-Ngan-Fou) e Bro-Sina (86), hag, e-pad pemp kantved, e vanas anezo eur vrôad-tud doujet gant Indeziz, Sinaïz, steppenniz hag Iraniz (87). Kalz kosoc'h avat eget an darvoudou-se eo an emleda a-vras eus ar gouennou hag eus ar yezou tibetek davet ar Reter hag ar Gevred, betek ar Se-tchouen, ar Yun-nan, ar C'houeï-tcheou, an Tonkin-Uhela ha Birmania (88). Unan eus ar pobladou-se,

(84) Deniker, pp. 442-5 ; G. M. Morant, *A Study of Certain Oriental Series of Crania Including the Nepalese and Tibetan Series in the British Museum*, war *Biometrika*, 1924, levrenn 26, pp. 1-105 ; *Anthr.* 1927, pp. 201-2.

(85) Kachgar, war hent ar sidanerien, a zo abaoe an Henamzer unan eus brasa kêriou Azia Greiz.

(86) Tchang-Ngan a oa neuze kêr-benn Bro-Sina.

(87) Er VII[vet] kantved goude H.S. e voe gounezet Tibetiz da lezenn Vouddha gant misionerien deuet eus an Indez dreist-holl, ha d'ar c'houlz-se eo ivez e teuas a-benn ar roue Srong-btsan-sgam-po (a oa pennrener ar c'horn-bro m'emañ bremañ Lassa) da unani dindan e zourn holl veuriadou ar vro. Heñ eo a reas sevel e Lassa palez brudet ar Potala a zo deuet da veza evel Vatikan bouddhaïz. Staget e voe neuze da drei diwar ar sanskriteg e tibeteg holl levriou santel ar vouddhaadegez, hag, a-drugarez da c'hred lamaed an Tibed, e voe kaset da benn en eur ober eun nebeud kantvedou al labour ramzel-se (Skritur-sakr bouddhaïz a zo ennañ meur a gant levr).

(88) A-zivout darn eus ar pobladou-se (ar re o chom etre ar Yun-nan, an Tonkin hag an Assam), lenn Letanant-mor E. Roux, *Aux sources de l'Irraouaddi : D'Hanoï à Calcutta par terre*, war *T. du M.* 1897, I, pp. 193-276.

divrôet er Reter abaoe dibenn ar ragistorvez moarvat, hini al Loloed (*Lo-lo jen*, gouez da Sinaïz), a zo hizio, dre argila dirak Sinaïz, war adkemer troad e kornienou eus an Tibed reterel, oc'h argas ac'hano broïz pe ouz o suja (89).

Ar magerez-chatal gant Tibetiz a zo d'ezañ eun neuz diouti hec'h-unan dre an implij a reont eus an ejen lost-marc'h pe ejen tibetek (*Bos* pe *Poephagus grunniens*). Eun doare ejen hennez ha n'eo ket evit bleuñvi er-maez eus uhelennou meur Azia Greiz, pa n'hell ket padout na gant an tommder na gant aer teo an izelennou. Evit dont da vat ha beza en e vleud e rank beva war douarou al levead anezo etre 4.000 ha 6.500 metrad a-us da c'horre ar mor. Eul loen eus an talvoudusa eo da Dibetiz. Kreñv-meurbet eo, kaletkenañ ouz ar skuizder, ha ken dibuk e droad ma c'hell ober hent dre rizennou ar strisa, ma vez a-vec'h evit tremen drezo kragvouc'hed ha gouezvaouted ar menez (90). Talvezout a ra d'ezo da loen-samm, ha, zoken, da loen-dibr, evitañ da veza disent a-walc'h ha

(89) Al Loloed a oa o chom e Yun-nan an Hanternoz hag er C'houeï-tcheou. Rannet ez int e meuriadou hag e renkadou : uhelidi pe « Eskern-Du » (*He-I*, e sinaeg), tud en o frankiz pe « Eskern-Gwenn », served ha sklaved. Dre ma 'z int pagan-rik, ez int chomet brezelgaroc'h eget an darn-vuia eus Tibetiz. Ar re-mañ ouspenn a zo war zigreski o foblañs, da heul dreist-holl levezon al lamaegez en o zouez. Da venec'h pe da leaned ez a an darn-vuia hag ar pep gwella eus ar vibien e pep tïegez, ken e lavarfed emañ an Tibed a-bez o vont da vanati bras-divent. Abegou all a wanidigez a zo gant ar rummadou Tibetiz o chom war harzou Bro-Sina. Kontammet-doun ez int bet gant an alkol, al louzou-opiom hag ar c'hleñvedou (brec'h, naplez, h.a.) degaset d'ezo gant Sinaïz.

(90) Kragvouc'h (*Capra ibex Sibirica*) ; gouezvaout (*Ovis arguli, O. Poloi*), Prjevalski, pp. 82-5, 264-6.



diaes ober outañ (91). Bez' ez eo, en eur ger, evit Tibetiz, kement hag ar c'hañval evit ar Vongoled hag an Durked (92). En em ledet eo ar boaz da ober ganthañ er-maez eus an Tibed betek ar Pamir er c'hornog ha Mongolia en hanternoz (93). Al laez eus e vuoc'h a zo eus ar gwella, hag an amann graet gant al laez-se eus ar c'houeka, trec'h d'an amann diwar laez buoc'h Europa (94).

Peurc'holôet ma 'z eo hogos en e bez a venezegi anchet gant naoziou froudou-dour herrus, an Tibed a zo ennañ nebeud a zouar-gounid (95). Eus o loened, e spez laez, amann ha keuz (fourondeg), e teu da vroïz ar pep muia eus o bevañs. Paot meurbet eo ar chatal, dreist-holl gant an Dangouted o chom er vro douret gant an Houang-ho Uhela hag hec'h adstêriou (96), etre ar Goukou-nor hag an Tsaïdam reterel diouz tu an hanternoz hag ar Stêr C'hlas Uhela diouz tu ar c'hreisteiz (97). Er vro-se ez eus peurvanou

(91) Ar gevr hag an deñved ivez a vez alïes implijet gant Tibetiz evel loened-bas da zougen sammou pe pakadou bihan.
(92) N'eus ket a gañvaled en Tibed. Re veneziek eo ar vro diouto. Ar birc'hirined pe ar veajourien o vont eus Mongolia da Lassa a lez peurliesa o c'hañvaled e kêriadenn dibetek Naptchou. Ac'hano da Lassa e reont gant oc'hen lost-marc'h, Prjevalski, pp. 251-2.
(93) *Yak* a vez graet eus an ejen lost-marc'h e tibeteg, *sarlik* e mongoleg, *koutas* e turkeg. E lost a yac gant ar Vongoled da ober an doare banniel a anvent *toug*, anezañ eul lost ejen tibetek (pe veur a hini) stag e beg eur goaf.
(94) Gouez da Brjevalski, p. 206. — A-zivout an oc'hen tibetek gouez hag an hemolc'herez anezo, lenn ar pp. 253-64.
(95) Heiz dreist-holl a vez gounezet gant Tibetiz. Krazet ha malet ez a da ober an *tsamba* a dalv d'ezo da vara.
(96) *Ma-Tseu* a vez graet eus an Houang-ho Uhela e tibeteg.
(97) *Mour-Oussou* eo ano ar Stêr C'hlas gant ar Vongoled, *Di-Tchou* gant Tibetiz (*tchou* a dalv « stêr » e tibeteg).

ec'hon, stank an dour ha druz ar geot enno (98), hag o peuri warno tropellou bras. Prjevalski en deus gwelet eno bagadou a veur a gant ejen tibetek hag a veur a vil a zeñved dindan an hevelep perc'henn (99).

Disheñvel-klok diouz Tibetiz eo Sinaïz e-keñver labour-douar ha maga-loened. Gounideien-douar peurrik, ha neket magerien-chatal, a zo eus an dud diwar ar maez e Sina a-bez. Nemet lakaat a rafed er-maez ar moc'h a veze maget gant Yang-Chaoïz e Norz-Sina ken abred ha dibenn nevez-varevez ar maen, hag a zo stank bremañ dre-holl e Bro-Sina en tiegeziou war ar maez, nebeut a evez a vez lakaet gant broïz ouz al loened all, pe zoken evez ebet. Ne weler neblec'h, er rannvroiou sinaek pe sinaekaet da vat, buoc'hed, deñved ha kezeg o peuri a vagadou (100). Ne oar ket

(98) Ar vro-se eo *tsao-ti* « tir ar geot » gouez da Sinaïz, *ro-ha* evel ma lavar Tibetiz. Ar Vongoled hag o c'hañvaled divrôet eno ne reont nemet dizeria, boas ma 'z int a-ouenn, an eil re hag ar re-all, ouz sec'hor steppennou Mongolia. Tangoutiz en eneb, ne blij tamm ebet d'ezo ar gouelec'hiou kras, a ra berz e-touez an deltoni-se, kerkouls hag o oc'hen tibetek, pa rank ar re-mañ da veza war o yec'hed kaout dour-red da eva ha da gouronka, Prjevalski, p. 207.

(99) Da c'houzout hiroc'h a-zivout Tibetiz, ouspenn al levriou meneget en notennou araok, lenn J. Dutreuil de Rhins ha F. Grenard, *Mission scientifique dans la Haute-Asie : Tibet et régions limitrophes* (3 levrenn hag eur c'hartennadûr, 1897-1898) ; Sven Hedin, *Durch Asiens Wüsten*, Leipzig, 1899 ; *Im Herzen von Asien*, Leipzig, 1903 ; *Transhimalaya : Entdeckungen und Abenteuer in Tibet*, Leipzig, 1909 (troïdigeziou gallek war *Tour du Monde*, 1898, 1910) ; P. Landon, *A Lassa, la ville interdite, description du Tibet central et des coutumes de ses habitants*, 1906 ; J. Sion, *Le Tibet méridional*, war *Annales de Géographie*, XVI, 1907. Hag all.

(100) Eur pec'hed e vije, gouez da Sinaïz, koll da beurvanloened tachennou-douar a hell beza lakaet dindan trevadou da vaga tud. N'eus evito na vad na gounid da gaout diwar sevel chatal bras. Debrerien c'hreun ha glasvez a zo anezo-holl, ha kig a-walc'h o devez diouz o moc'h, o c'hon hag o evned-porz.



Sinaïz gwea gloan, evito da veza amezeien da Varba-red boas d'hen ober (101). Eun died heugus d'ezo eo al laez (102), ha ken heugus-all kement boued a aozer diwar laez, an amann hag ar c'heuz (fourondeg) en o zouez. Ne vez graet e Sina gant kezeg-samm ha muled-bas evit ar c'has-degas marc'hadourez nemet war harzou an Tibed (103). Ne vez boaziet kirri stlejet dre loened (kezeg, muled, oc'hen, bualed) nemet e Norz-Sina ha c'hoaz a-nebeudou (104). E lec'h all, da lavarout eo er pep brasa eus ar vro ec'hon-se, kement anezi ha hanterenn Europa, ne vez graet evit an dougata marc'hadourez nemet gant koulïed (simidi pe bortezerien) (105). Al labourer-douar, bremañ e Sina, a zo anezañ eul lïorzaer hag eur pigeller kentoc'h eget eun arer, ha, diouz an hen-skridou sinaek, e welomp

(101) Dilhad seiz a wisk Sinaïz pinvidik, dilhad kotoñs pe *ma-pou* « ramia » (linad-gweüs) ar re-all.

(102) Ar gozidi gabac'haet hepken a bleg da eva laez a-wechou, nemet laez-maouez e vez bepred, Legendre, *Au Setchouen*, p. 369.

(103) Er Se-tchouen hag e Yun-nan an Hanternoz, ez eo bet amprestet ar marc'h gant Sinaïz digant al Loloed hag ar Sifaned o chom er vro, Legendre, *Kien-tchang et Lolotie*, p. 411.

(104) Er Chen-si hag er Chan-si, anezo rannvroiou bras a Norz-Sina hogos kement o gorread ha gorread ar Spagn, n'heller ket ober gant kirri er-maez eus an hentou bras (*ta-lou*), gant fall eo an hentou all, F. Leprince-Ringuet, *Voyage dans les provinces du Nord de la Chine (1898-1899)*, war *T. du M.* 1902, II, p. 370. Keñveria Legendre, *Au Setchouen*, p. 426. Er Setchouen, n'eus ket eun hent a gement a vefe mat da dremen kirri drezañ. Gant-se, n'eus karr ebet er rannvro-se bras evel Galia a-bez.

(105) An drederennad eus ar wazed e barr o oad e Sina a ra evel-se evit loened-samm, Legendre, *Au Setchouen*, p. 455. Ar gouerinded, evit kas o staliad d'ar marc'had, a ra gant karrigellou, hag an dud a zoare, evit beaji, gant leteriou pe gant kadoriou-dougerez, Leprince-Ringuet, *op. cit.* pp. 316-7, 370, ha skeudennou pp. 313, 319, 324, 338, 362.

e oa ar bed gantañ evel-se e dibenn an eil milved hag e derou ar c'henta milved kent H.S. Ne oa chatal bras ebet, kouls lavarout, gant ar goueriaded a laboure neuze evel served dindan aotrounez ar C'hant-Kerentiad : moc'h, yer ha kon a zesavent hepken evel ma ra c'hoaz ar goueriaded sinaat a vremañ. War bouez nerz o divrec'h e veze kaset ganto holl labour ar parkeier. Da gêria o eostou ha da gardellat e raent gant paniri, boutegi, kelern (106). Hogen, gouzout a reomp ivez dre ar skridou-se ha dre an enskrivaduriou e oa kirri gant aotrounez ar C'hant-Kerentiad, dreist-holl kirri-emgann. War girri-emgann sterniet outo pevar marc'h keñver-ha-keñver eo e stourme aotrounez ar C'hant-Kerentiad ouz ar Varbared a oa a bep tu oc'h ober tro d'ar pastellou-bro en o dalc'h (107). An aotrounez-se a oa ouspenn en o c'herz eleiz a chatal, neket moc'h hepken, hogen kezeg, oc'hen ha deñved. Ker stank e oa al loened en o zropellou ma vez graet meneg, gant an enskrivaduriou war dôennou-baot engravet e dibenn an eil milved kent H.S., eus deñved pe ejened lidlazet ganto a zegou, a dregontadou, a zaou-ugentadou, a gantadou zoken, en eur wech ha d'eur penn-den hepken aet da anaon (108).

(106) Da demz e veze graet, neuze moarvat evel bremañ, gant an diskargaduriou diwar an dud a zastumer kerkent gant evez e kelorniou. Ar re-se eo *ta-fen* « temz-bras » Sinaïz, prizet ganto dreist pep-hini all. Hennez, ar flaer diwar an diskargaduriou-tud douget a gelorniadou stank gant simidi niverus eus ar c'hériou d'ar maeziou ha skuilhet eno a-builh war ar parkou, eo « c'houez Bro-Sina », anavezet mat gant ar re eus Europiz o deus beajet er vro-se.

(107) Ar Varbared, I, a stourme bepred war droad. N'oa ganto na kirri-emgann na varc'hegerien. M. Granet, *La Civilisation chinoise*, 1929, p. 92. Diwar-benn karr-emgann Sinaïz, lenn el levr-se ar pp. 309-11.

(108) Bez' ez oa neuze er yez sinaek eur ger dioutañ e-unan



Diforc'ha a heller d'ar c'houlz-se daou rummad gounideien-douar er vro piaouet gant ar C'hant-Kerentiad : 1° ar c'hounideien-douar o chom er C'hornog, war an uhelennou leusek ; ar re-se a hade gwiniz dre nebeudou, ha dreist-holl, mell (*tsi*), daou seurt anezañ, ar mell tañvoezennek hag ar mell didañvoez. Hennez e oa ar penna eus an trevadou hag ar boued-bemdez gant Sinaïz an amzer-se. *Heou-tsi* « Prins Mell » e oa ano doue an eostou en o zouez (109) ; 2° ar c'hounideien-douar o veva er Reter, war ar c'hompezennou izel e-tal ar mor (110) ; ar re-mañ a hade riz (111).

N'eo ket hepken dre c'hounidegez ar riz e tisheñvelae poblañs Reter Sina diouz poblañs Kornog Sina : giziou diouto o-unan a oa d'ezi (112).

Kement-se holl, da c'hortoz gwell (113), a ro d'eomp da zamgredi e oa, e derou an istorvez, sevenadurez

evit lavarout an aberz a
*tan* (kollet gantañ abaoe ar ster-se) evit
gant ejen. Bez' ez oa eur ger all (hennez aet krenn da get) evit
lavarout an aberz a gant pemoc'h, H. Maspéro, *La Chine antique*,
1927, pp. 41-2, o venega al labour embannet gant Lo Tchen-yu,
*Yin hiu chou k'i k'ao che*, hag ar pennad moulet gant Wang
Kouo-wei, *Tsien-cheou t'ang so tsang Yin hiu wen tseu k'ao
che*, war ar gelc'hgelaouenn sinaek a hendraouriez *Yi chou
ts'ong pien*. Keñveria Granet, *Civilisation chinoise*, p. 66, n. 2.

(109) Penn-kef e oa, war a greded, d'ar remziad-roueed *Tcheou* (1169-256 kent H.S.).

(110) Mor Bro-Sina (eur gevrenn eus ar Meurvor Habask n'eo ken) a zo anezañ teir lodenn anvet gant Sinaïz *Houang-Hai* « Mor Melen » en hanternoz, *Toung-Hai* « Mor ar Savheol » er c'hreiz, *Nan-Hai* « Mor ar C'hreisteiz » e traoñ. Mor Glas a vez graet alies eus Mor ar Savheol gant Europiz.

(111) Granet, *op. cit.* pp. 163-4.

(112) Ibid. p. 164.

(113) Da lavarout eo da c'hortoz m'o devo ar furchadennou diskuilhet d'eomp ragistor broiou Kreiz ha Reter Azia.

Bro-Sina diwar kenunanidigez elfennadou tarzet eus a veur a andon. Evit bremañ e heller o c'hevrenna etre daou rummad :

1° *elfennadou e sevenadur degaset eus ar C'hornog (ne lavaromp ket holl a-gevret, en hevelep pred ha gant an hevelep tud)*, moarvat dre hent an Turkestan (an hent heuliet diwezatoc'h, e-pad an istorvez, gant ar sidanerien) pe dre hent an Tibed, hag en em ledet dreist-holl e Norz-Sina : ar mell, an heiz, ar gwiniz, ar c'houarc'h (kanab), an ejen, ar c'havr, an dañvad, ar marc'h doñv, ar c'harr-emgann.

2° *elfennadou a sevenadur degaset eus ar C'hreisteiz*, Indez hag Indez-Sina (hevelep eveziadenn hag evit 1°), hag en em ledet dreist-holl er c'hompezennou izel (Kreisteiz ha Reter ar vro) : an desevel moc'h, yer ha kon, gounidegez ar riz, an ober gant bualed (*Bubalus vulgaris*) pe gant oc'hen indezek (*Bos indicus*) da labourat ar rizegou.

Ar Varbared a Vro-Sina a oa perc'henn war ar sevenadur diweza-mañ a dlee beza heñvel-meurbet o doareou ouz an doareou manet gant kalz a boblou diseven pe hanter-ouez a Indez-Sina hag a Valezia a-benn an XIXvet kantved goude H.S. (114).

(114) Keñveria H. Maspero, *Les Origines de la Civilisation chinoise*, war *Annales de Géographie*, 1926, pp. 135-54.



# NOTENNOU

# Levr « Soniou brezonek evit ar Skoliou » ar Falz

Peadra awalc'h a vije da zigalonekaat eun den gant ar varnadenn striz bet embannet war « Walarn » miz Gouere (niv. 92). Ne fell ket d'in lavarout ez eo arabat burutella, ha tamall, diouz ret. Evelkent, ara-bat mont re bell pe ar vurutelladenn a gouez da netra, diouti hec'h-unan. Zoken ar re a zo ali ganti — en o mesk F. Vallée — o deus holl skrivet d'in « e oa kalz re griz ar varnadenn ».

Amañ da heul e roan d'al lennerien lizer Abeozen, o tisplega d'in e soñj, goude beza lennet ar pennad burutellerez e « Gwalarn ».

Kemeil ker,

« Daoust pegen boas oun da lenn dindan bluenn Roparz Hemon barnadennou reut, e rankan anzav em eus kavet kriz kalz eus ar pez a lavar diwar-benn al levr soniou. Ne gredan ket da vihana e vije bet tu da gaout degemer d'al levrig-se er skoliou-stad, lakaomp e ve bet penn-da-benn e brezoneg nemet-ken. Gant-se eta n'eus ket da veza nec'het. Nemet e raio berz al levrig e teuio diwarnañ mad puilh ha da c'houde e vo gallet marteze ober breizekoc'h rik.

Ne gredan ket e ve « Ar Falz » e riskl da goueza e « fankigell ar rannvroelerez ». Gouzout a ran avat n'hell ket soñjal teurel er-maez ar yez stad, ha pa ve

c'hoant ar « Falzerien », ha ne gred ket d'in ez eus ac'hanomp o vont ken pell se. Koulz soñjal sevel kestell el loar. Eur pal a zo da dizout : kaout degemer d'ar brezoneg er skoliou. Pa vo aet e-barz e vo labouret da greski d'ezañ e lec'h, ha netra ken. »

Evidoun, ar pez a ro ar muia a boan-spered d'in eo beza chomet digomprenet-krenn. Marteze ez oun kablus a se ivez peogwir n'am boa ket displeget va mennad en araok. Eun dra a chom : kalz re a vrud a zo bet graet d'an tamallou, araok ma vije bet gwerzet eur skouerenn hepken eus al levr ! Perak tremen hep skriva, dre lizer, ar pep reuta, ma oa d'her skriva ?

Arabat gwelout amañ re-c'houervoni eus va ferz ; gortozet em eus, kent rei va respont, ken a vije aet eun tammig diwarnoun blaz put va dizouezadenn. Hogen bremañ am eus ar gwir hag an dlead da zizarbenn an tamallou.

Da genta penn e fell d'in merka amañ dioustu ar bras a enor eo bet d'in ha d'« Ar Falz » kenlabourerez hagarat an Aotrou Phileas Lebesgue, hag heñ unan eus brasa hag anavezeta barzed a-vremañ. Anaoudek ez oun d'ezañ, hag e chomin, o veza m'en deus teurvezet — hag heñ prederiet gant labouriou diniver — ober gant va zammig gwerzennou brezonek.

Gouzout a ran avat n'eo ket da Phileas Lebesgue ez a rebechou R. Hemon. Koumananter eo da « Walarn » abaoe pell'zo, war a gredan, ha brezoneger, ouspenn beza eur C'helt kredus ha gouiziek.

Ar galleg hepmuiken ez eo eta, a damaller el levr. Ha setu va respont, krak :

N'EO KET EVIDOC'H EO, LENNERIEN « GWALARN », EO BET EMBANNET HOL LEVR SONIOU. Diarvar-kaer, soñjal a rae d'imp ho pije



skoazellet ar werz. Netra ken. Ha pa ve bet savet evidoc'h, hag evit brezonegerien n'oa nemeto, e brezoneg penn-da-benn e vije bet, na petra'ta. Siouaz ! n'emañ ket Breiz ar pez a garfe da dud 'zo e vefe ; gwall-c'hallekaet, evel disrannet diouz ar vrezonegerien e chom eur c'halz a Vrezoned. Emesk ar re-mañ, ar re c'hallekaeta moarvat a zo ar skolaerien stad. Enno eo, hag enno dreist-holl, ez eo hon eus soñjet en eur lakaat galleg en hol levr. Ha piou — hag heñ o veva gant an dud (ha neket en eur c'hastell-huñvre) — a damallo d'imp beza graet diouto evit sila brezoneg betek enno ? Ha tizet hon eus ?

... Dioustu pa wel eur skolaer levr « Ar Falz », hen nac'h — Brezoneg ! Se ne sell ket ouzin. — Met emañ ar galleg ivez, e-keñver, gant Phileas Lebesgue.

Ano Phileas Lebesgue, anavezet mat, ha doujet, a ra hen prena. Lies gwech ablamour d'ar galleg ? Anat ; hag evit an toniou, anavezet endeo, madik pe well.

Em skol am eus gwelet va rener — enebour d'ar brezoneg a-ziaraok, ha skolaerien-all ar skol, pemp en holl, akedet o tilinenna ar c'homzou brezonek, gwechennou dre harp ar galleg, ha se eun enderveziadhañv a-bez pe n'oa ket a vugale er skol. Ne ouient ket e oa embannet brezoneg, en eun doare ken reiz ! Ne gave ket d'ezo o dije gallet lenn ha kompren ar brezoneg skrivet ken aes all.

En deiziou war-lerc'h ne voe ken kaoz war ar porz nemet diouz ar brezoneg hag e gudenn. Mat ! sur oun en deus hol levr graet trouz, en deus lakaet dismegañserien da DEURVEZOUT KOMZ a-zivout ar brezoneg. Hag ar re a anavez tro-spered va c'henskolaerien am c'hompreno. Gallekaet int ; hag ez int. Met

ne c'houlennont ken tra, peurvuia, nemet beza sklerijennet, hag eul lodenn vras anezo a zo Breiziz penn-kil-ha-troad, NEMET AR YEZ.

Ha gwir eo hon eus lakaet ar brezoneg « en toull-keuneud ? » Pelec'h eta ? Ar brezoneg a zeu atao er penn kenta, en tu kleiz, da genta dalc'hmat dindan ar sonerez. Da yez vatez ? Nann, ar galleg an hini eo, o kempenn al lec'h d'ezañ. Daoust ha n'emañ ket an « Tregont Son » da veza lakaet e-touez « an oberou graet da zeski ar brezoneg pe D'OBER BRUD ENDRO D'AR BREZONEG » a gomz R.H. diouto ?

« KOZ, KOZ, KOZ, A-BOAN GANET, HA MAT DA VONT E MIRDI AN HENDRAEZOU ! » C'hoarzin a ranker, ken beo ha diouz an amzer vremañ emañ ; evit gwir.

Klasket am eus seveni va mennad : lakaat da gana soniou Breiz, nevesaet, ha diouz bugale ar skoliou, ha rei tu d'o c'hana e brezoneg. E galleg eo e vezint kanet? Anat awalc'h. A-hend-all, piou a virfe? Nemet gant ar skouer, diabafet tamm-ha-tamm, spi mat em eus e vo desket d'ar vugale eur son bennak e brezoneg, gant skolaerien tuet mat d'ar brezoneg.

« C'houez ar rannvrôelerez a zo gantañ »... HA GANT « AR FALZ ! » Souezus e kavan kement-mañ da ziweza. Atao e vez ganin eur gartenn digant R. Hemon : « Dudius-kenañ am eus kavet diou niverenn Ar Falz ». Hag abaoe ar re-se diou, n'eus bet hini ! Trei a ra R. H. diwar e soñj kenta neuze ?

Perak lakaat levr an « Tregont Son » e skoaz hini an Ao. Corbes ? N'o deus ket an hevelep pal, ne dizont ket an hevelep tud. An hini all a vefe eun araokadenn, levr « Ar Falz »... eur GILADENN ! Start e kredan er c'hontrol. N'eo ket eun araokadenn ? Ha petra 'virfe ? m'her goulenn. Sur-mat ez oun, me, ez eo kentoc'h eur BAZENN, eur bazenn uheloc'h da sevel eur rumm tud d'ar brezoneg. Ouspenn : kanaouennou all am eus war ar stern, peurechuet eo al lodenn vrasa diouto. Embannet e vezint kerkent ha ma vo gallet ober, e stumm eul levr, tamm galleg ebet ennañ — aner eo menegi — rak evit brezonegerien an Emzao eo e vezo.

KERLANN.



Notenn. — Atao ez oun prest da veuli pez a gavan mat, ha da damall pez a gavan fall, zoken pa vez graet gant ar re wella eus ar Vrezoned. Gouzout mat a rae Kerlann, pa gomzen eus rannvroelez, ne oa ket eus niverennou AR FALZ bet embannet e komzen, hogen eus an niverenn a oa kemennet hag a dlee beza embannet, gant pennadou gallek diwar-benn ar sonerez. — Roparz Hemon.

# NOTENNOU

## ALI A BOUEZ

Da heul ar c'hresk er priziou moula, e rankomp kreski ivez priz GWALARN.

Diwar ar c'henta a viz ebrel ez eo 40 lur ar c'houmanant-bloaz (50 lur evit ar broiou estren).

Pedet emeur ivez da gas an arc'hant hiviziken da :

L. Nemo, 10, rue Jean-Macé, Brest.
(C.C. 12.110, Rennes).

## D'HOR MADOBEROURIEN

Trugarekaat a reomp adarre an dud o deus kaset d'imp arc'hant ouspenn arc'hant o c'houmanant da skoazella GWALARN.

Hor gwella a raimp da stourm ha da zerc'hel penn ouz ar skoilhou brasoc'h-brasa a gavomp war hon hent.

## BREZONEG AR VUGALE

Bennoz Doue d'ar brofourien :

An Ao. P. Denis : 10 lur. — An Ao. L. Moisan : 70 lur. — Dizano, Roazon : 10 lur. — Teir Merc'h Kerverziou : 20 lur. — An Ao. Fred. Moyse : 10,85 lur. — en holl : 120,75 lur.

Setu amañ al levriou kaset :

D'an Ao. V. Seite, Landerne : 204 luriad levriou.
Chom a ra er c'hef : 254,75 lur.

## DIVANKADUR

E niverenn diweza GWALARN, niverenn barzonegou Islwyn, pajenn 47, linenn 13, lenn : « Saezou ar bez » e-lec'h « Saezou ar bed ».



## A-ENEP AR GOAPEREZ

Ha beza eo eur merk eus dihun broadel Breiz an eneberez startoc'h-starta a-enep goaperez ar C'halaoued ? E-pad pell eo bet gouzañvet gant ar Vrezoned ar goaperez-se hep nebeut a glemm. Brezoned ar c'hêriou zoken a veze ar re genta a-wechou da c'hoapaat o c'henvroiz diwar ar maez.

Diou skouer hon eus bet n'eus ket gwerso eus ar spered nevez-se a eneberez : an emzao da ziskar eur film dismegañsus (betek e Brussel en deus eur Breizad, an Ao. Fred. Moyse, savet e vouez) hag an emzao da ziskar « Bekasin ». Eur pez-c'hoari a-zivout hounnez a zo bet moulet e brezoneg hag e galleg gant R. Caouissin : « Bekasin gwelet gant ar Vrezoned ».

## LEVRIOU NEVEZ AN AOTROU VALLEE

Setu amañ priziou daou levr nevez an Ao. F. Vallée, « Geriou Gallek ha Brezonek reizet dioc'h ar Ster » :

Levrenn Genta : 10 lur.
Eil Levrenn : 12 lur.

Goulenn anezo digant : F. Vallée, 37, rue St-Benoît, Sant-Brieg.

## ALIOU D'AR SKRIVAGNERIEN

Eur c'haierig nevez « Aliou d'ar Skrivagnerien » (e galleg) a zo bet savet gant an Ao. F. Vallée (embannet gant « Les Presses Bretonnes », Sant-Brieg). Komz a ra eno diwar-benn levr kaer an Ao. M. Guieysse, « La Langue Bretonne », diwar-benn eul levrig anvet « Quelques Notions de Grammaire Bretonne » gant J.U. (dianav eo al levrig-se d'imp-ni),

diwar-benn al labouriou diweza moulet e brezoneg war dachenn ar brederouriez, hag evit echui, diwar-benn an taol-arnod graet er miziou-mañ da gemma ar reizskrivadur. Kalonekaet-tre e vo mignoned ar yez unvan gant aliou fur an Ao. Vallée a-zivout ar gudenn diweza-mañ. Displega a ra fraez penaos ne vez gwech ebet savet ar yezou unvan dre gemmeska ingal ar rannyezou, ha penaos n'eo ket dre gemma an doareskriva e vez graet burzudou.

## « AVIEL AR ZUL »

Al levriou a relijion a zo ar re lenneta e-mesk hor pobl, hag a bouez bras eo evit amzer da zont ar yez e vijent skrivet e brezoneg mat.

Setu amañ unan da erbedi d'an holl : « Aviel ar Zul », gant an Aotrou Chaloni J. Uguen. Merzout a c'heller ouz e lenn an araokaat a vez bemdez war dachenn ar yez skrivet. Chom a ra traouigou koulskoude a vije aes reiza. Da skouer, n'eus ket ezomm skriva ar c'hemmadur a S da Z. Eeunoc'h eo « ar Sul » eget « ar Zul » ; mat e vije ivez moula an dildenn war an N. Nebeut a dra e gwirionez. Hogen emeur o tont da veza figus-tre e-keñver an doareskriva, dreist-holl an dud yaouank hag ar vugale a vez desket d'ezo bremañ ar reizskrivadur.

## KENVREURIEZ AR BREZONEG

Niverenn 19 kazetenn « Kenvreuriez ar Brezoneg » Kloerdi Kemper (Meurz 1937) a zo o paouez dont er-maez, kempennet biskoaz bravoc'h. E gwir, eur c'hannadig liesskrivet en doare-se a zo koulz hag eur c'hannadig moulet.



Lavarout a rin dioustu ez eo trec'h an niverenn-mañ d'an holl niverennou kosa, e-keñver an danvez hag e-keñver ar yez. An danvez a zo buhez ennañ penn-da-benn : skridou-danevell, kontadennou, barzonegou hag eur pennad-troidigez. Ar yez a ziskouez ez eus bet poaniet kalz da zeski ar yezadur hag ar reizskrivadur, en eur chom feal koulskoude da zoareou-lavar ar bobl. Eur skouer eo a vrezoneg kaer ha glan.

Gallout a c'heller merzout amañ kresk ar genvreuriez-se, savet e 1894 gant c'houec'h kloareg hepken. Eur c'hresk hag a ziskouez war eun dro kresk ar brezoneg e-touez an dud desket. Netra pouezusoc'h evit an amzer da zont eget ar skoliou-brezoneg, ha brasa skol-vrezoneg a zo bremañ eo hini Kloerdi Kemper.

## « MADAME CARWELL »

Emeur o paouez embann e saozneg eur vuhez nevez eus ar Vrezonez vrudet, — gwall vrudet kentoc'h, Loeiza Keroual (« Charles II. and Madame Carwell », gant John Lindsey ; Melrose. 16 sh.).

Gouzout a reer penaos e voe ganet e maner Keroual e-kichen Brest, penaos ez eas da Vro-Saoz, penaos e teuas da veza mestrez Charlez Eil, a anvas anezi Dugez a b-Portsmouth, penaos e voe spierez Loeiz Pevarzekvet a Vro-C'hall, ha penaos e varvas e Paris. Eur vuhez nebeut skouerius, hogen dudius-dreist evit istourien Vro-Saoz e dibenn ar 17-vet kantved, e-keñver ar vuhezegez kouls hag e-keñver ar politikerez.

Eus holl vestrezed Charlez Eil, e voe Loeiza Keroual (lesanvet « Madame Carwell » gant ar Saozon) ar vuia kasaet, hag hi e-pad pevarzek vloaz o labourat da suja Bro-Saoz da Vro-C'hall. Klask a reer el levr-

mañ dizua eun tammig he brud. E sell ar politikerez dreist-holl e studier he levezon.

## EUN ENKLASK WAR STAD AR SKOSEG

Emañ gouizieien norvegiat eus Skol-Veur Oslo o vont da ober eun enklask diwar-benn stad ar skoseg evel yez komzet. E-pad pevar bloaz e vezint o labourat, oc'h enskriva gant harp an holl ijinou nevez-kavet skoueriou eus an holl rannyezou komzet en enezennou ha war an douar-bras. Savet e vo da heul eur yezadur istorek hag eur geriadur.

Menoz ar ouizieien-se a vije dastum, pa 'z eus c'hoaz amzer, danvez-studi war eur yez o vervel. Diskouezet e vez da geñver pep niveridigez-tud emañ ar skosegerien o vont war rouesaat (gwir eo lavarout ez eo marteze da heul diboblidigez an douarou-uhel). War a lavarer, feuket e vije darn eus brogarourien Bro-Skos gant an estrenien-se o tont da ziskleria d'ezo splann n'eus fiziañs ebet da gaout en amzer-da-zont o yez. Me a vije feuket kentoc'h o soñjal n'eus ket a-walc'h a ouizieien nag a arc'hant e Dinedin pe en eur Skol-Veur skosat all evit kas da benn eun enklask ken pouezus.

## TOBAR MHUIRE

Levrig an Ao. G.M.J. Haes, « Tobar Mhuire », hag a zo, hen lavarout a reomp adarre, al labour gallek n'eus nemetañ da gregi gant studi an iwerzoneg, a zo e gwerz e bureo ar gazetenn « Breiz Atao ». Priz : 13 lur 50 dre ar post.



## E KEMBRE

Emeur o paouez advoula unan eus oberou klasel al lennegez : « Y Ffydd Ddiffuant sef Hanes y Ffydd Gristionogol a'i Rhinwedd » (Ar Wir Feiz pe Istor ar Feiz Kristen hag he Nerz) gant Charles Edwards (Gwasg Prifysgol Cymru, ... priz : 10/6).

Eur skrivagner relijiel eus ar 17-vet kantved eo Charles Edwards. E 1628 eo ganet. Studia a reas en Oxford, ha mont da bastor e Kembre goude se. Koll a reas e garg da heul distro Charlez II, a beva a rankas diwar neuze dre skriva ha gwerza levriou.

Al levr meneget uheloc'h eo an hini anavezeta eus e oberou. Ar mouladur nevez a heuilh an trede mouladur (1677). An Aotrou Kelenner G.J. Williams, Kerdiz, en deus savet eur c'hentskrid gouiziek, ennañ hogozik kement tra a zo da zisplega a-zivout al levr hag e oberour.

## C'HOARIVA MERC'HODENNOU

Emañ o kreski muioc'h-mui berz ar c'hoariva-merc'hodennou en Europa. Penaos e vijed souezet ? Marc'had-mat eo da sevel, aes da c'hoari, plijadurus-dreist d'ar c'hoarierien koulz ha d'ar selaouerien, hag e c'hell beza « arzel-tre » ha « poblel-tre » war eun dro.

En Alamagn ez eo harpet ar c'hoarivaig-se gant ar « Kultur Gemeinde ». Bez' ez eus mirdiou, e Koeln hag e Leipzig, da skouer, a zo bet dastumet enno kement a sell ar « Puppenspiel ».

E Bro-C'hall ez eo beo-buhezek ivez emzao ar c'hoariva-merc'hodennou. Meur a abadenn a vo roet gant

strolladou o tont eus lies bro e-pad diskouezadeg Paris er bloaz-mañ.

E Breiz-Veur ez eo bet savet « The British Puppet and Model Theatre Guild », a zo bet oc'h aoza troioubeaj evit e izili hag a zo e venoz kempenn eur skolhañv.

Kelou ebet betek-hen eus eur seurt c'hoariva er broiou keltiek.

## AN ESPERANTEG HAG AR YEZOU BIHAN

En he niverenn eus ar 25-vet a viz meurz, embann a ra ar gazetenn « Esperanto » eur pennad hir diwarbenn ar yezou bihan hag ar skoazell a c'hellfe dont d'ezo diouz implij an esperanteg. Setu aze eun dra a zo bet lavaret pell 'zo e « Gwalarn ».

Meneget eo, e-mesk yezou bihan Europa, o stourm evit beva : an armeneg, an euskareg, ar brezoneg, ar frizeg, ar friouleg, ar c'hembraeg, ar c'houtsovalakeg, al laponeg, ar makedoslaveg, ar malteg, ar romantcheg, ar sorabeg, an tatareg, hag all. Mennad ar gazetenn a vefe tizout ar stourmerien evit ar yezou-se a-enep ar yezou bras a zo o kinnig o mouga, hag o boda dre an esperanteg.

Eur pennad-danevell mat-tre a lennomp en hevelep niverenn diwar-benn levr M. Guieysse, « Ar Yez Vrezonek ».

## POUCHKIN E RUSIA

Lidet e voe n'eus ket pell ar c'hantvet bloaz tremenet abaoe maro Pouchkin (1799-1837). Goude beza bet hogos dilezet en e vro, deut eo ar skrivagner-se (hep mar unan eus brasa skrivagnerien ar bed) da veza



brudet-holl. Perak ? En abeg da dalvoudegez espar e skridou, hep arvar, hag ivez dre ma oa a-du gant ar bobl hag ar frankiz, hag a-enep mac'homerez gouarnamant Petersburg.

Dre holl ez eo bet graet bodadegou, goueliou, prezegennou en e enor. Unan eus an traou souezusa a-zivout se eo ar merc'hodennou a voe graet dre-holl da skeudenni tud e romantou hag e varzonegou.

Degasomp da soñj d'hol lennerien ez eo bet embannet gant GWALARN teir eus e gontadennou kaera : « An Damez a Bikez » (en niv. 16), « An Tenn » hag « Ar Barrad-Erc'h » (niv. 85). Eus an niverenn 85 ne chom hini ebet, siouaz. Peurwerzet eo bet. Plijout a ra Pouchkin d'ar Vrezoned, hervez doare, pe marteze, aes o deus kavet ar « Brezoneg Eeun » implijet gant an troer.

## AR C'HOARIVA E TURKIA

Emeur o klask e Turkia sevel eur c'hoariva broadel. Eun dra diaes da ober, pa 'z eo gwir n'eus netra, pe koulz lavarout netra.

Daou dra a vez graet eta, daou dra leun a furnez, hag a c'hellfe talvezout da skouer d'imp e Breiz.

Da genta, savet eo bet eur skol, a vez kenteliet enni ar soniadouriez, an distilhouriez, istor ar c'hoariva, hag all.

D'an eil, troet e vez pennoberou ar c'hoariva hollvedel e turkeg.

N'eus nemet e Breiz marteze ma kred an dud e c'heller kaout eul lennegez hep mont d'ar skol gant ar poblou estren.

Pedi a reomp hol lennerien da deurel evez e talv an niverenn-mañ evit daou viz, ebrel ha mae. Daoust d'hor youl-vat, n'omp ket evit ober gwell.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest

*Ar Merour :* Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
10, rue Jean-Macé, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)

Priz : 8,00